



# GWERZIOU BARZ AR GOUET

POÉSIES BRETONNES & FRANÇAISES

PAR E. ERNAULT

AVEC ILLUSTRATIONS DE M^lle ZOÉ ERNAULT

SAINT-BRIEUC
R. PRUD'HOMME
1'

# GWERZIOU

## SONIOU HA MARVAILHOU

**BREZONEK HA GALLEK**



# *POÉSIES*

**Bretonnes & Françaises**



# GWERZIOU

## SONIOU

## HA MARVAILHOU

BREZONEK HA GALLEK

Gant Toniou

**BARZ AR GOUET**

# POÉSIES

*Bretonnes et Françaises avec un Conte en prose et Airs notés.*

Par Emile ERNAULT

PROFESSEUR A LA FACULTÉ DES LETTRES DE POITIERS

LAURÉAT DE L'INSTITUT



*Illustrations*

PAR

Mlle Zoé ERNAULT

SAINT-BRIEUC

IMPRIMERIE RENÉ PRUD'HOMME

1903

# KENT-SKRID

---

**Sklerijennomp ar sperejou**
**Hep dizec'hañ an eneou.**
**BRIZEUK.**

**1. — Ar gwerziou, soniou ha marvailhou a zo el levr-ma a oa bet, an darn vuiañ ane, moulet er *Feiz ha Breiz* kos, pe en *Kroaz ar Vretoned.* Rener an eil gazeten, an autrou F. Vallée, eur mignon dreist d'ar Vreiziz, en deus teurveet rei d'iñ eun taul dorn ewit dibab ar pennadou-ma hag hadaůzañ ane tam pe dam. Rak ous o c'hemeret adarre d'o lakât dirak rummou brasoc'h a lennerien, em eus græt d'e eur c'hempenn nevez eus ma gwella, o trei ane ivez en galleg, ha meurwech en brezoneg Gwened. El labour diweza-ma an autrou 'n**

---

## PRÉFACE

***Eclairer les esprits sans dessécher les âmes.***
**BRIZEUX.**

***1. — Les diverses pièces qui forment ce livre ont, pour la plupart, déjà paru, soit dans l'ancien* Feiz ha Breiz, *soit dans la* Kroaz ar Vretoned. *L'excellent directeur de***

# KENT-SKRIU

(IÉZ GUÉNED)

**Sklerdéramb ol er speredeu**
**Hemb diséhein er haloneu.**
**BRIZEUK.**

1. — Er guerzenneu, er soñnenneu hag er marvailheu e gavér él livr-men e zou bet, en darn muian a nehé, mollet é *Feiz ha Breiz* guéharal, pé é *Kroaz ar Vretoned.* En eutru F. Vallée, e zou é pen er gazeten-men, ur guir ami d'er Vreihis, en des plijet getou rein en dorn d'ein de zibabein ha de reneüéein me hañnenneu ; rak, dré ma veint lénet get éleih mui a dud, m'em es ind kanpennet akerh éndro ha lakeit é galleg. Distroeit em es eüé mar a unan a nehé é brehoneg Guéned. Harpet on bet é kement-sé get en Eutru Guillevic, e houi mat

---

*ce dernier journal, M. F. Vallée, a bien voulu m'aider de ses conseils dans le choix et la rédaction nouvelle de ces morceaux. Car, les reprenant en vue d'une publicité moins restreinte, je les ai remaniés librement, en y joignant des traductions en français, parfois aussi en breton de Vannes. Pour ce dernier travail, M. l'abbé Guillevic m'a fait pro-*

abad Gwilhevik en deus ma skoaziet gant e ouiegez dibaut hag hini barzed gwenedourien eus e anaoudegez.

Ma merc'h Lea he deus sikouret anoñ kals da choaz toniou a zere ous pep pez barzoniez. Eur re bennak a oa bet kinniget d'iñ gant an aut. Vallée hag an aut. Ervoan Ar Moal pe Dir-na-dor, barz ar c'hanaouennou c'houek.

C'hoas em eus da drugarekât an autronez Perrin, moulerien ar *Barzaz Breiz*, o deus autreet d'iñ hadvoulañ ama tri fennad eus ar penn-ober-ze a varzoniez vrezonek, evel ma c'houlennen gante, ha pa dlefe kaout mez dirak soniou ken brao ma gwerziou-me er memes yez, hag ar re am eus græt en galleg war an hevelep danvez, d'esa diskouez pegen kaer eo.

Ahendall e vo kavet, ouspen peziou heuliet a belloc'h, tri fennad anaveet mat, eus barzed gallek, am eus klasket ober d'ar Vretoned tanvât o c'hened dudius.

---

*fiter de sa compétence spéciale et de celle de bardes vannetais de ses amis.*

*Ma fille Léa m'a beaucoup aidé à choisir les airs pouvant s'adapter à ces poésies. Quelques-uns m'avaient été obligeamment indiqués par M. Vallée et par M. Y. Le Moal, l'harmonieux Dir-na-dor.*

*J'ai à remercier encore MM. Perrin, éditeurs du* Barzaz-Breiz, *qui m'ont autorisé à reproduire trois textes de ce*

**er brehoneg-sé, hag eùé get guerzennerion aral ag er ré huellan a zoar Guéned.**

**Me merh Léa en des bet sekouret bras genein choéj paud a doñnieu e jauj doh er guerzenneu-men. Unañnik benak a nehé em es bet eùé get en eutru Vallée ha get en eutru Iouañn er Moal, er barh brudet e hrér a nehou Dir-na-dor.**

**Em bout e hran hoah de drugèrékat en duchentil Perrin, mollerion er *Barzaz Breiz*, en dout bet, èl ma houlennen geté, me lausket de gemér ter ag er hañnenneu e zou él livr kaer-sé. M'em es ind troeit é guerzeu galleg ha lakeit é mesk me ré, bout neoah ma ne vou ket kavet merhat me ré-mé ker braù èl dé.**

**A dural, open ar guerzenneu e héli er galleg a belloh, é vou lénet amen ter aral hanaùet mat get en ol, hag em es eùé lakeit é brehoneg eit diskoein de Vreihis, a gement ma hellen, peger braù ha peger kaer ìnt.**

---

***chef-d'œuvre de poésie bretonne, comme je le leur avais demandé, au risque de faire souffrir de la comparaison mes propres vers en cette langue, comme ceux par lesquels j'ai essayé de faire passer en français les beautés de l'original.***

***Inversement, on trouvera, en dehors d'imitations moins directes, trois pièces bien connues dans la poésie française, dont j'ai tâché de faire goûter aux Bretons le charme délicat.***

**2. — Kals a dud a zonj d'e e vez neb a gar ar brezoneg eun enebour da studi ar galleg ha da bep mennoz diwarben an deskadurez hag an araukât. Ze neket gwir, tam 'bet.**

**Spered broad Breiz a zo keltiek, dishanval dious hini lodennou all bro-C'hall gos, bet latinaet gant kleze Sezar ; neket laret, ewitse, e ve a-enep d'ezañ. Ken-ze, gounid a rafent o daou, o kerzet dorn ous dorn d'an emgann ewit lakât gouenn an dud da vont war wellât ; war an tam douar-ma, e tle pep den mat stourm ha poelladi ewitse, ma teuy gwir gouez an nerz da oannât ha nerz salvus ar gwir da grenvât bepret. Yez ar Fransizien a zo kaer ha krenv aoalc'h drezi he-unan, ewit lezel hep o heskina kement lennegez all izeloc'h a c'hall labourat a-unan ganti da griski brud vat hon bro.**

> **Daoust ha bleuniou bris ar c'hlazen**
> **A varv dindan skeud ar rozen ?**

---

*2. — Bien des gens se figurent que les amis du breton sont opposés à l'étude du français et aux idées de science et de progrès. C'est une erreur complète.*

*Le génie national de la Bretagne celtique est distinct de celui des autres parties de la vieille Gaule latinisée par César ; ce n'est pas une raison pour qu'il en soit l'ennemi. Tous deux ont, au contraire, intérêt à se prêter un mutuel appui dans la lutte pour une humanité meilleure, but qui*

2. — Paud a dud e chonj geté é ma grons énep d'er galleg più benak e gar er brehoneg ; revé-zé er Vretoned ne hra ket vad dehé hum ziskein na lakat en treu de vonet ar huellat. Nen dé ket guir en dra-zé tam erbet.

Er Vreihis, p'ou des dalhet mat d'ou lavar keltiek, e zou dishaval ou spered doh hani er Galleued, en des ankoéheit ou heltieg, én ur stouiein édan klean Sezar. En neu spered-men ne rinkant ket, eit kement-sé, bout é kaz en eil doh égilé. N'ou des meit de houni unan hag en al a nehé é kerhet dorn oh dorn ; ésoh é helleint elsé donet de ben a huellat buhé mab dén ; de labourat eit en dra-zé é téli en ol dud a galon bout goubéet ér bed-men, ma tei er guir goué ag en nerh de hoannat hag en nerh salvus ag er guir de griùat perpet. Rè gaer ha rè ihuél é er galleg a nehou é unan eit en dout dobér a hum gemér doh er brehoneg, na doh lavar erbet aral konzet étal dou. Eit hé ind bout peurikoh, en dra-zé ne vir ket doh té a seùel eùè inour er Vro.

---

*doit passionner ici-bas tout homme de bien, afin que le droit barbare de la force fasse place de plus en plus à la force salutaire du droit. La langue française est assez belle et assez forte par elle-même pour n'avoir besoin de s'attaquer à aucune des littératures plus humbles qui peuvent concourir aussi au bon renom de la patrie.*

*Voit-on que les fleurs des pelouses*
*Meurent à l'ombre du rosier ?*

Frankiz ar yeziou a zo, ahendall, eur gwir dre natur, ha n'haller ket torri aneañ hep beza kastizet. « Bro-Zauz na zinac'h ket ar frankiz-ze da Geltied he zeir rouantelez, na da Fransizien an inizi sauz-ha-normand ; n'he dinac'h ket zoken d'ar Voered hollandez, bet trec'het er brezel — pa 'z eo hon Breiz-ni, neket trec'het, hogen em roet a youl vat, dre ziviz skrid, gant he dukez Anna (1). »

Ar Breizad gwirion d'e vrezoneg a oar kenkouls-all beva ha, pa vez red, mervel evel eur Gall mat, o seveni reis hag a-zevri an holl dleadou a zalc'h ous an hano-ze, evel ma c'houlen grons pep gwir zo stag outañ. Koll a rafe eun tam mat eus e dalvoudegez, en deiz ma renkfe dioeret sord a ra d'eañ beza heñ, an arouez anat a zishanval anezañ dious ar re-all. Evelse endeeun pep Fransez a ziansav an hano enorus-ze dre lorc'h da veza « bourc'hiz ar bed » a zistera, elec'h uhelât. Evel ma

(1) *Eur c'houlennadeg ewit yeziou pep rann-vro, da gannaded lezennourien 1870* (en galleg), gant ar c'hont a Charencey, H. Gaidoz ha Ch. Bro-C'hall, Paris, 1903, paj. 7 hag 8 eus kent-skrid an aut. Gaidoz.

---

*La liberté des langues est, d'ailleurs, un droit naturel qu'on ne viole pas impunément. « L'Angleterre ne la conteste ni aux Celtes des trois royaumes, ni aux Français des Iles Anglo-Normandes ; elle ne la conteste pas même aux Boers hollandais, conquis pourtant — tandis que chez nous la Bretagne n'a pas été conquise mais*

Guélet e hrér bleu er hlazen
É houiùein é sked er rozen ?

A hendaral, pep rumad tud e bieu er guir de hoarn ha de zesaùein lavar é gourdadeu ; hag er vro e garehé torrein er guir-sé a natur e huélehé droug é koéh geti. « Er Sauzon ne glaskant ket skrapein er guir-sé get er Geltied e chom én ou zer ranteleh, na get er Fransizion én ou inizi tost d'en Normandi ; ne hrant ket er geu-zé d'er Voéred hollandéz memb, e zou bet feahet dehé — hag hur Breihis nen dint ket bet feahet, ind ou des hum reit d'er Galleued a galon vat ha dré skriù get ou Dugéz Anna (1). »

Breihis, eit hé ind konz brehoneg, e houi neoah biùein, hag, a pen dé ret, merùel kerklous èl bugalé aral Bro-Gal. Er péh e zeliant d'er vro, gredus int d'er gobér ;

(1) *Ur houlen aveit dougein bri de lavareu pep kornad bras hur bro,* de Ganbr er Lézennerion 1870 (é galleg), get er Hont a Charencey, H. Gaidoz ha Ch. Bro-C'hall, Paris, 1903, paj. 7 ha 8 a gent-skriù en eutru Gaidoz.

---

*s'est donnée librement, par contrat, avec sa duchesse Anne (1).* »

*Le Breton bretonnant n'en sait pas moins vivre et,*

*(1)* Pétition pour les langues provinciales au Corps législatif de 1870, *par le comte de Charencey, H. Gaidoz et Ch. de Gaulle, Paris, 1903, p. 7, 8 de la Préface de M. Gaidoz.*

lavar eur gazeten hugunod gallek ha brezonek, *Kloc'h* an aut. P. Passy (1903, I, p. 4), « ar garantez etre ar boblou, ewit beza frouezus, a renk beza harpet war garantez ar vro ; hag houma nedeo ket gwir, ma ne vez harpet war garantez ar rann-vro, kaloniez ewit tour iliz ar barouz. Pep kanton en Suis a zo dizalc'h dious ar re-all ewit e draou e-unan ; dreze endeeun e vez ken beo-bueek en holl Suissed karantez o bro. »

Ar republik vihan-ze he deus koulskoude peder yez, ne lavarañ ket gouzanvet hepken ha lezet en peuc'h, hogen implijet gant renerien ar Stad.

3. — En eul levr all em bo an tu da zisklerian̄ aben nemeur, a zonj d'iñ, perak em eus græt stama pe stase diwarben kals a draou a zell ous ar yezadur hag ar giriou brezonek. Aoalc'h e vo brema rei eun displeg bennak ewit esât lenn ar pennadou.

---

*quand il le faut, mourir en bon Français, remplissant avec un zèle consciencieux toutes les obligations attachées à ce nom, comme il en revendique tous les droits. Il perdrait beaucoup de sa valeur le jour où la contrainte le priverait de ce qui est une marque essentielle de sa personnalité ; de même que tout Français qui renonce à ce beau titre pour l'honneur de devenir « citoyen du monde » déchoit au lieu de monter en dignité. Comme le dit un*

er péh e zeli er vro dehé, hardéh eüé en er goulennant. Breihis e gollehé paud ag er péh e dalvant pe vehé lammet geté, dré gri, er péh ou diforh agrén azoh en dud aral. Haval é vehent doh er meni-Fransizion-sé e nah ou bro hag ou hanù reih, hag hum gav ér gér é kement léh e zou ar en doar. É sigur seùel ou inour, en en taulant d'en dias. Èl ma lar ur gazeten hugenaud galleg ha brehoneg, *Kloc'h* en Eutru P. Passy (1903, I, p. 4), « er garanté étré er pobleu e rink, eit doug fréh, bout harpet ar garanté er vro, ha honen ne vou meit ur geu, ma ne vé ket saùet ar er garanté tinér doh hur hornad bro, ha tour iliz hur parréz. Er Suis e zou rannet a gornadeu bras nen des haññi a nehé bili ar en aral, ha chetu perak er Suised e zalh kement doh ou bro. »

Ér republik vihan-sé é hes elkent pear lavar hag e zou, ne laran ket hembkin lausket de viùein é peah, mes konzet ha skriùet, get er ré e velestr er vro.

---

*journal protestant franco-breton,* La Cloche d'alarme, *de M. P. Passy (1903, n° 1, p. 4), « l'internationalisme, pour être fécond, suppose le patriotisme national ; et celui-ci, pour être réel, suppose le régionalisme et le patriotisme de clocher. C'est à cause même de l'indépendance cantonale que le patriotisme est si vivant en Suisse. »*

*Cette petite république n'en a pas moins quatre langues, non seulement tolérées, mais employées officiellement.*

An doare skriva en brezoneg a zo kals gwelloc'h eget an hini a vez heuilhet en galleg; ar zoniou eo a ren aneañ; pep lizeren a vir atau an hevelep hini : *g* ha *s* na vent nepret lavaret evel *j* ha *z*.

Koulskoude e c'haller awechou distrei eun tammik deus ar seurt reiz, ewit lakât ar skrid diroestloc'h hep beza diesoc'h da lenn. Laket em eus *n* elec'h *ñ* dirak eur gonsonen (nemet eun *n* all e ve), o veza ar sillabennou-ze lavaret bepret dre ar fri; memes tra ewit *an*, *on*, e penn diweza ar giriou en brezoneg Gwened, dre ma vent lennet dalc'hmat evel en galleg.

Ahendall, o klask bihanât er skritur disheveledigeziou ar brezonegou komzet, em eus alies implijet an troiou-ma :

*w* a vez lennet en Treger *ou* hanter-gonsonen ; en Leon, *u* warlerc'h *g*, *k*, elec'hall *v* ;

---

3. — *J'espère avoir prochainement une autre occasion d'expliquer quelles raisons m'ont décidé ici dans beaucoup de questions de grammaire et de langue. Il suffit en ce moment de donner quelques éclaircissements pour faciliter la lecture des textes.*

*L'orthographe bretonne, qui est très supérieure à celle qu'on suit en français, est fondée sur la phonétique. Chaque lettre garde toujours le même son :* g *et* s *ne se prononcent jamais* j, z.

**3. — Éngorto on a gavet kent pel en tu de laret splann perak é chonjan él ma hran a zivout en dra ma hag en dra, e sell doh gouiedigeh er brehoneg. Treu erhoalh e vou hiniù devizein penaus hum gemér eit lén ésoh men guerzenneu.**

**É brehoneg ne skriùér ket èl é galleg, mes éleih guel, rak pep lihéren e gonz ataù èl ataù. Elsé ne vé lakeit guéh erbet *g* de gonz èl *j*, pé *s* èl *z*.**

**Guéhavé neoah e hellér kanpen un tammig er gir eit ma vou skriùet beañnoh hemb bout diés de lén. Lakeit em es *n* é léh *ñ* érauk ur gonsonen (nameit un *n* aral e vé), hag en *n*-sé e rink dalbéh bout laret dré er fri. É brehoneg Guéned *an*, *on*, é lost ur gir, e vé distilhet de gonz èl é galleg.**

**A hendaral, eit ne vou ket, ér skritur, kement a gem étré el lavareu konzet é Breih-Izél, em es groeit liés elsé :**

---

***On peut cependant déroger parfois à ce principe, pour simplifier la notation sans nuire à la clarté. J'ai mis* n *pour* ñ *nasal devant une consonne (sauf* n*), parce que dans cette position la nasalité est constante ; il en est de même pour les finales vannetaises* an, on, *qui sonnent comme en français.***

***D'autre part, voulant atténuer dans l'écriture certaines divergences dialectales de prononciation, je me suis servi souvent des expédients graphiques suivants :***

*æ* = *e* en Treger, *ea*, *ae* en Leon ;

*au* = *ô* en Treg., *ao* en Leon.

Eur giriou bennak a zo troet tam pe dam, eus eur pennad d'egile, dious ma vez ar pennadou-ze tostoc'h da yez eur c'hanton pe d'eun all. An tri doare lavar peus-hanval a Leon, Kerne ha Treger a zo talvoudus bras d'e beza mesket en eur yez skrivet, a vez pinvidikaet gant giriou ha giziou prezeg pepini ane, pa vent mat d'an holl. Ar yez furmet erc'hisse a c'hall, avat, beza skrivet eun nebeut dishanval, dious ma vez prezeg Leon, pe Kerne pe Treger o trec'hi war ar re-all.

Er gwerziou dreistoll e c'haller digemeret divorc'het ar sort meskaduriou reis ha fur; ne c'hallont nemet beza mat d'ar yez holl, ha d'emgleo kement hini a gomz anei, o lakât kevret daou dra c'houek ha dudius : beza a-unan ha dishanval.

---

w, *lisez en Tréguier* ou *demi-consonne ; en Léon,* u *après* g, k, *par ailleurs* v *;*

æ = *trécorois* e, *léonais* ea, ae *;*

au = *tréc.* ô, *léon.* ao.

*Quelques variations de formes, d'une pièce à l'autre, proviennent du caractère dialectal plus ou moins prononcé de ces pièces. Les trois dialectes voisins de Léon, de Cornouaille et de Tréguier peuvent avec avantage se mêler en une seule langue écrite, qu'ils enrichissent tour à tour de*

*w* e vé de lénein é Tregér *ou* hantér-gonsonen ; é Léon *u* arlerh *g, k,* é léh aral *v* ;

*æ* e zou èl *é* é Tregér, *ea, ae* é Léon ;

*au* e zou èl *ô* é Tregér, *ao* é Léon.

Mar a unan ag er girieu nen dint ket skriùet én ur huerzen èl én un al, revé men dé groeit er guerzenneuzé kentoh get brehoneg er hornad bro-hont eit get hani er hornad-men. Brehoneg Léon e denn bras de vrehoneg Kerné ha d'hani Tregér. Ou zri e hellér ou heijein kevret ha gobér geté ul lavar skriùet e binùikei get er guellan girieu ha troieu hanaùet é pep kanton. El lavar aléjet elsé e hel, klouskoudé, bout skriùet un nebet dishaval, doh ma vé brehoneg Léon, pé hani Kerné, pe hani Tregér impléet muioh eit er réral.

Ér guerzenneu é, dres pep tra, é ma forh és gobér er heijaj fur-sé ; n'hel meit kaerat er brehoneg abéh, ha

---

*leurs principales ressources d'expression ; cela n'empêche pas cette langue composite d'admettre plusieurs variétés, d'ailleurs peu tranchées, selon que tel ou tel élément local y domine.*

*La poésie est particulièrement favorable à cette sorte de mélanges discrets ; ils ne peuvent que profiter au bien général de la langue et à la bonne entente de ceux qui la parlent, en conciliant ces deux qualités si désirables : l'unité et la variété.* In necessariis unitas, in dubiis

En traou red, bezomp unanet;
Er re arvarus, dizalc'h net;
E pep tra, 'n em garomp bepret.

Ze zo eur c'hrenn-lavar latin anaveet en Breiz, ha mat da heuilh dreoll.

---

libertas, in omnibus caritas; *c'est une devise bien connue en Bretagne, et qui mérite d'être appliquée partout.*



rein de biù benak er honz en tu d'hum gleùet mat étré zé, é lakat kevret deu dra e hoantér kement kavet : bout a unan ha dishaval ar un dro.

> Én treu zou ret, hum unañnamb ;
> Én treu arvarus, d'hur chonj groamb ;
> É kement tra zou, hum garamb !

Chetui ul lavar kemun é latin, e zou hanaùet mat é Breih hag e zeliehé bout héliet get en ol.



## I

## AR BRETON

*(Sonet)*

---

> **Chetu aze eur fall a loen !**
> **Pa ve grommet, en em zifenn.**

**D'e oll grouadurien Doue 'ro peadra**
**Da zifenn o buez dious o enebourien ;**
**Rak eur brezel a vez atao 'bars er bed-ma :**
**N'eus nemet an Ankou a lak ar peuc'h da ren.**

**Ar bleiz en deus bet nerz, al louarn finesa,**
**An tarv eur goall gerniou, an aer eur binim yen ;**
**An den e spered lem, trec'h d'al loen ar c'hrenva,**
**Hag ar vroeg he c'hened trec'h da spered an den.**

---

LE BRETON *(Sonnet)*.

> **Cet animal est très méchant :**
> **Quand on l'attaque, il se défend.**

**A toutes ses créatures Dieu donne de quoi défendre leur vie contre leurs ennemis ; car il y a une guerre**

I

## ER BRETON

*(Sonet)*

---

GIZ GUÉNED

> Na fallet ul lon é hanen !
> P'en atahinér, 'n hum zihuen.

**Doué 'ra un arm benak d'é groèdurieu, perpet,**
**Doh ou éneberion aveit en hum zihuen ;**
**Rak brezél ar en doar vé hemb arsaù erbet :**
**Nen des meit en Ankeu e lak er peah agrén.**

**Er blei e bīeu nerh, el luhern sontilded,**
**En tarù ur goal gerneu, en aer ur velim ién ;**
**En dén é spered luem, 'feah er hriùan loñned,**
**Hag er voéz hé héned e feah spered en dén.**

---

continuelle en ce monde : la Mort seule fait régner la paix.

Le loup eut en partage la force, le renard la ruse, le taureau des cornes terribles, le serpent un froid venin ; l'homme, son esprit pénétrant qui triomphe de l'animal le plus fort, et la femme sa beauté, qui triomphe de l'esprit de l'homme.

Na te, pobl ar Vreiziz, petra 'teus d'em zioall
Eneb ar re a glask, goude gourennou hir
Da stlepel, maro-mik, 'mesk treo 'oè bev gwechall ?

Da youl... Hi ra chom start, 'vel er c'hoad-derv yenn dir,
Da yez kaer en da benn, ez kalon da feiz wir.
Dalc'h mat, hag e padi : AN NEB A VENN, A C'HALL !

---

Et toi, peuple breton, qu'as-tu pour te protéger contre ceux qui essaient après de longues luttes de te jeter, tout à fait mort, parmi les reliques du passé ?

Ta volonté. Elle maintient fermes, comme dans le chêne un coin d'acier, ta belle langue en ta tête, en ton cœur ta foi sincère. Tiens bon, et tu dureras : VOULOIR, C'EST POUVOIR !



**Petra, pobl er Vreihiz, e hes té d'hum zihoal**
**Énep d'er ré e glask, arlerh gouréneu hir**
**Te daulein té marù mik d'en treu 'oé biù guéhral ?**

**Te ivoul stert. Hi 'hra chom, èl én derù ienn dir,**
**Te lavar kaer 'n ha ben, 'n ha galon te fé guir.**
**Dalh mat, hag é padei : EN NEMB E VENN, E HAL !**



Hon mantel vris 'n em astenno
War barkeier ha menezio.

II

— Takennig, takennig dour-gliz,
Te zo kouezañ, kouezañ diskwiz :
Daoust e kav d'it 'hellfes bezañ
Talvoudus en douar bras-mañ ?

— Ya laouen, 'mei, goall-dalvoudus
D'her boeta, d'hen lakat strujus !
— Penaus ' oufes-te hen ober,
Te ken bihan ha ken dister ?

— Bihan ha dister ec'h oñ-me,
'Met pa zo kals 'veldoñ ive
Ni 'c'hlebio abuilh ar prajou,
Ha ' dorro sec'hed ar bleuniou ! —

---

II

— Petite goutte, petite goutte de rosée, tu es à tomber, à tomber sans relâche ; est-ce que tu crois que tu pourrais être utile en cette grande terre ?

— Oui, certes, dit-elle, fort utile pour la nourrir :t

Ni huskou get hur mantel guer
Ha mañnéieu ha parkeuiér. —

II

— Tapennig, tapennig deur gloéh,
Te zou dalhmat é koéh, é koéh :
Te gred en ha pehé biken
Talvedigeh én doar bras-men ?

— Ia, 'mé hi, talvedigeh vat
D'er bouitat ha d'er fréhusat.
— Penaus é fehes er gobér,
Té ker bihan ha ken distér ?

— Bihan ha distérik on mé,
Meit pen des kals eldon eùé
Ni hellou, ahed er pradeu,
Torrein séhed er bokèdeu. —

---

la rendre fertile ! — Comment saurais-tu le faire, toi si petite et si chétive ?

— Je suis petite et chétive ; mais puisqu'il y en a beaucoup comme moi, nous mouillerons abondamment les prairies, et nous étancherons la soif des fleurs. —

III

— Bugelig, bugelig ru-ben,
’Zo bevañ, bevañ dianken,
Daoust e kav d’it ’hellfes bezañ
Talvoudus en douar bras-mañ ?

— Ya laouen, ’mezañ, pa hoñ bet
Evit-se gant Doue krouet.
— Petra ’c’houfes-te da ober,
Te ken bihan ha ken dister ?

— Bihan ha dister ec’h oñ-me,
’Met mar zo kals ’veldoñ ive
Me fell d’iñ, kent ma vimp deut koz,
’Ve an douar eur baradoz ! —

---

III

— Petit enfant, petit enfant rose qui es à vivre, à vivre sans souci, est-ce que tu crois que tu pourrais être utile en cette grande terre ?

— Oui, certes, dit-il, puisque Dieu m’a créé pour



III

— Kroèdurig, o kroèdurig fliaù
E viù disoursi-kaer ataù,
Te gred en ha pehé biken
Talvedigeh én doar bras-men ?

— Ia sur, emé ean, pen don bet
Eit kement-sé get Doué krouéet.
— Penaus é fehes er gobér,
Té ker bihan ha ken distér ?

— Bihan ha distérik on mé,
Meit mar des kals eldon eùé
Me venn, érauk m'hur bou blèu guen,
'Vé ur baraouiz en doar-men ! —

---

cela. — Comment saurais-tu le faire, toi si petit et si chétif ?

— Je suis petit et chétif ; mais, s'il y en a beaucoup comme moi, je veux, avant que nous soyons vieux, que la terre soit un paradis ! —





AR BUGELIG HAG E VAM

## III

## AR BUGELIG HAG E VAM

---

### I

An intanvez 'lak he mabig
Klenk 'bars e gavel, kousket mig ;
A gempen 'neañ gant preder,
A ra d'eañ eur pok tener,

Ha skwis gant he dervez labour
En em ro d'an hun flourik-flour,
Heb ankoaat he zam peden
'Vel ma tere ous pep kristen.

---

## LE PETIT ENFANT ET SA MÈRE

### I

La veuve met son petit garçon douillettement dans son berceau, tout endormi ; le borde avec soin, l i donne un tendre baiser ;

## III

## ER HROÈDURIG HAG É VAM

---

**GIZ GUÉNED**

**I**

**En intanvéz e lak Iannig**
**Reih én é gavel, kousket mik ;**
**Er hanpen inou get predér,**
**E hra dehou ur bok tinér,**

**Ha, chuéh get hé déùeh labour,**
**En hum ra bean d'er kousked flour**
**Hemb ankoéhat ur pen peden**
**Èl ma jauj doh pep guir gristen.**

---

**Et, lasse de sa journée laborieuse, s'abandonne au doux sommeil, sans oublier une courte prière, comme il convient à tout chrétien.**

II

Antronos veure 'tivunas
P'edo an de arri goall-vras ;
He zell kentañ 'vit he bugel...
Siouas ! 'mañ ken en e gavel !

— Doue, ma mab ! — a laras hi
Hanter vouget gant anken kri ;
Hanter vouget gant anken kri,
Ha furcha pep korn eus an ti ;

'Oa ket eno ! 'oa ket er porz,
'Oa ket kennebeut el lïorz ;
Setu hi gant youc'hadennou
O klask Yannig dre ar parkou.

E kichen eur puns don e wel
Botou koad bihan he bugel ;
Hennez oa d'ei eun taul glac'har,
Ken a gouez semplet d'an douar....

---

II

Le lendemain matin, elle s'éveilla quand il faisait déjà grand jour ; son premier regard pour son enfant... hélas ! il n'est plus dans son berceau !

— Dieu ! mon fils ! — dit-elle, à moitié étranglée par l'angoisse cruelle ; à moitié étranglée par l'angoisse cruelle, et de fouiller tous les coins de la maison ;

II

En trenoz, a pe zihuné,
É oé deit de vout splann en dé ;
Eit hé mabig hé hetan sel...
Sioah ! gouliù é er havel !

— Doué, me mab ! — e hirvoudas hi
Hantér vouget get 'n ankin kri ;
Hantér vouget get 'n ankin kri,
Ha hi furj pep korn ag en ti ;

Ne oé ket inou ! nag ér porh,
Ne oé ket eùé él lïorh ;
Chetu hi, get lean ha garmeu,
É klah Iannig dré er parkeu.

Tostik d'ur puns don é spurmant
Botigeu koed hé inosant ;
Haneh zou dehi ur glahar
Ken e goéh semblet ar en doar !

---

Il n'était pas là ! il n'était pas dans la cour, il n'était pas non plus dans le jardin ; la voilà, avec des cris, à chercher Yannic par les champs.

Auprès d'un puits profond elle voit les petits sabots de son enfant ; ce fut pour elle un coup si douloureux, qu'elle tombe inanimée sur le sol.

III

P'eo dizemplet, er memes lec'h,
Emañ Yannig en he divrec'h,
Dour 'n e zaoulagad liv an ne,
'Vel war glizin gliz ar beure.

Ha hi raktal o taoulina :
— Ma Doue, m'ho trugareka !
Ma Doue, m'ho trugareka ! —
Ne c'hell laret ken, gant ar joa.

IV

Ar vam a gomze evelhen
D'he mab chouchet en he barlen :
— Lavar d'iñ eta, ma Yannig,
Petra zo c'hoarvet d'it, paourig.

---

III

Quand elle est revenue à elle, au même endroit, Yannic est dans ses bras ; les yeux d'azur de l'enfant sont humides, comme le bluet de la rosée du matin.

Elle s'agenouille aussitôt : — Mon Dieu, je vo

III

Pen dé divatet, ér memb léh,
Iannig zou étré hé divréh,
Dar én é zeulegadigeu
Èl gloéh ar er glazig é bleu.

Ha hi kentéh e zeuhliné :
— M'hou trugèréka, o men Doué !
M'hou trugèréka, o men Doué ! —
N'hel ket laret kin, get er joé.

IV

Er vam ér fin en des laret
D'hé mab én hé barlen kuhet :
— Bremen, peurkeh Iannig, deviz
Petra zou digoehet genis.

---

remercie ! mon Dieu, je vous remercie ! — elle ne peut en dire plus, dans sa joie.

IV

La mère parlait ainsi à son fils, serré sur ses genoux : — Dis-moi à présent ce qui t'est arrivé, mon pauvre Yannic.

— Ato, mammig, 'hoñ 'n em gavet
'Bars ma c'havel goall inouet ;
Ha me sevel da bourmeni
Hep trouz, gant aon d'as tivuni.

A-us d'am fenn eun heol skedus,
Kan an evned tro-dro, joaüs,
Me rede 'mesk yeod ar prajou
O kuntuilh ar c'haera bleuniou.

Serret eur strollad brav am oa
Pa oen arri 'tal ar puns-ma ;
Ha me war ar vardel krapet,
Ha stouï ebars da zellet ;

Gant plijadur 'welis ebarz
Eur bugel koant 'ræ d'iñ mousc'hoarz ;
Ha me gant ma dorn hen galve
Da zont da c'hoari ganiñ-me ;

---

— Ma foi, maman, je me suis beaucoup ennuyé dans mon berceau ; et moi de me lever pour me promener, sans bruit, de peur de t'éveiller.

Sur ma tête un soleil brillant ; le chant des oiseaux tout autour, joyeux ; je courais au milieu de l'herbe de prairies, cueillant les plus belles fleurs.

— Hama, hum gavet e oen pel
Forh aññéet é me havel,
Ha de bourmén me saù plarik
Get eun ag ha tihun, mammig.

Drest me fen en hiaul ligernus,
Tro-ha-tro kan éned joéius ;
Me ridé 'mesk géaut er pradeu
É chèr er haeran bokèdeu.

Un dornad mat em boé cherret
Pen don tost d'er puns digoehet ;
Ha mé e grap ar er vardel,
E stou 'n diabarh, hag e sel.

Me huél get plijadur abarh
Ur hroèdur koent 'hra d'ein minhoarh ;
Ha mé get men dorn er galùé
De zont de hoari genein mé ;

---

J'en avais ramassé un beau bouquet, quand j'arrivai près de ce puits ; et moi de grimper sur la margelle, et de me pencher pour regarder dedans.

Avec plaisir je vis dedans un gentil enfant qui me souriait ; et de ma main je l'engageai à venir jouer avec moi

Heñ, avat, 'wignas d'iñ 'vijen
Arri mat gantañ 'n e gichen ;
Hag 'oan prestik d'ober al lam,
Pa glevis 'vel da vouez, ma mam ;

Da vouez o c'harmet em c'halon :
« Doue, ma mab ! » Neuze 'm oe aon ;
Diouz ma dorn 'koueas ma bleunio
War ar pautr, 'welis ken eno ;

Ha me tec'hel d'as kaout, timad,
Hep sonch zoken d'am botou koad !
Pa oan 'tal ar grec'hien o vont,
Me dro ma fenn, m'es kwel ahont

E kichen ar puns o kousket ;
Ha me dont endro d'as kavet ;
D'as tivuni, sailhat 'n es koug...
Mam, lar d'iñ : ha me zo bet droug ?

---

Mais lui me fit signe que je serais le bienvenu à côté de lui ; et j'étais tout près de faire le saut, quand j'entendis comme ta voix, ma mère ;

Ta voix criant dans mon cœur : « Dieu, mon fils ! » Alors j'eus peur ; de ma main mes fleurs tombèrent sur le garçon, que je ne vis plus là ;

Mes ean e huign d'ein, é hratat
E vehen tost dehou deit mat ;
Prest kaer e oen d'hobér el lam,
P'em boé kleùet te voéh, me mam ;

Te voéh ém halon é harmein :
« Doué, me mab ! » Hag é ta skont d'ein ;
Me lausk de goéh er bokèdi
Ar er pautr, ne huélan ket mui ;

Ha devad ous bean me ridé,
Hemb chonj ém boteu koed azé !
Pe oen get en dorgen é vont
Me dro me fen, m' ha kuél anont

É tal er puns-men é kousket ;
Ha me za éndro d'ha kavet ;
D'ha tihun, me sailh doh te houg...
Mam, lar d'ein : ha me zou bet drouk ?

---

Et moi de m'enfuir pour te trouver à l'instant, sans penser même à mes sabots ! Comme j'arrivais devant la colline, je tourne la tête, je te vois là-bas,

A côté du puits, endormie ; et je retourne vers toi ; pour t'éveiller, je te saute au cou... Mère, dis-moi : est-ce que j'ai été méchant ?

— N' oñ ket 'vit da c'hourdrous, Yann gez,
Daoust ma 'teus gret d'iñ kals enkrez !
Hep bezañ drouk, ne oas ket fur
Ankoat n'out 'met eur c'hrouadur,

Ankoat n'out 'met eur c'hrouadur,
Eur pautrig dilu, a dra zur,
'Vitañ da gerzet hep lĩam,
'N eus ezom meur ali e vam !

Pautr ar puns, 'zonjés 'oa pidi
Anout da vont traou da c'hoari,
N'oa man nemet da skeud treitour
An ije da veuzet en dour !

Dre c'hras Doue, ma mouez dister
Zo deut bet' ennout abret-kaer
D'as terc'hel war vord an isfont...
O sonjal e skrijañ gant spont.

---

— Je ne vais pas te gronder, cher Yannic, quoique tu m'aies fait bien de la peine ! Sans être méchant, tu n'as pas été sage d'oublier que tu n'es qu'un enfant ;

D'oublier que tu n'es qu'un enfant, un petit gars décidé, il est vrai, qui, bien qu'il marche sans lisière a besoin de plus d'un avis de sa mère !

— Keh Iann, n'hellan ket te noézein,
Deustou d'er boen e hes groeit d'ein !
Hemb bout drouk, té ne oés ket fur
É ankoat n'ous meit ur hroèdur ;

É ankoat n'ous meit ur hroèdur,
Ur pautrig dihun, a dra sur ;
Bout ma kerh bremen hemb lĩam,
En des dobér 'ali é vam !

Pautr er puns, ha kalùé d'inou,
E chonjés, de hoari getou
Ne oé meit te esked lorbour,
'N dehé te véet hemb rekour.

Mem boéh distérik, dré hrès Doué
Zou deit de gours betag ous té
D'ha talhein ar en toul blaouah...
Pe chonjan, é skrijan get eah !

---

Le garçon du puits, que tu croyais t'inviter à descendre pour jouer, n'était rien qu'une ombre trompeuse de toi-même, qui t'aurait noyé dans l'eau !

Par la grâce de Dieu, ma faible voix est venue à toi juste à temps pour te retenir sur le bord de l'abîme... quand j'y pense, je frémis d'épouvante.

Doue, ma mab ! Kement gwech all
E vi war-nez ober tra fall,
Ra deuy arre da zon ennoud
Giriou da vam gæs en hirvoud !... —

---

Dieu, mon fils ! chaque fois que tu seras sur le point de faire mal, qu'ils viennent encore retentir en toi, ces mots de ta mère gémissante !... —



Doué, me mab ! mar bes un dro 'ral
Douget arré d'hobér er fal,
Rezei er garm sé de zason
Aberh te vam, én ha galon ! —



## IV

## AN TASMANT

Alan, eur pautr triouec'h vloaz, 'n em zilas didrouzik
'Bars en liorz ar maner, p' edo 'n oll kousket mik ;
Daou zac'h a oa æt gantañ a gargas tenn gant frouez,
Hag heñ tapout en unan, ha kwit, da vont emez.

Dre ma kerze, gant e zac'h war e skoaz, daoubleget,
War dour uc'hel ar baroz hanter-noz 'n eus skôet ;
Deilh ar gwez bras, gant ar spont 'n em lakas da grenañ,
Ma teuas goad 'n e oazied pen-da-ben da yenañ :

---

LE FANTOME

Alain, garçon de dix-huit ans, se glissa sans bruit dans le jardin du manoir, quand tout le monde dormait profondément ; il avait apporté deux sacs, qu'il remplit jusqu'aux bords de fruits ; il en prend un, et se met en route pour sortir.

Comme il marchait avec son sac sur l'épaule, plié en deux, au haut clocher de la paroisse minuit a sonné ; les feuilles des grands arbres se sont mises à trembler d'épouvante, si bien que son sang s'est glacé d'un bout à l'autre de ses veines.

**Rak e wele eun tasmant ! eur pikol den e oa,
Eur ronfl du, krog en eil zac'h ; ha, ken sioulik ha tra,
'Vont war e zeuliou ; mechans, da viret d'añ ar boan
Da zont d'al lïorz endro 'vit her c'hlask e-unan.**

**Petra 'raje hon pautrig, nemet teurel e zam,
Ha redek endra c'halle ac'hane d'an daou lam ?
Hogen an teuz ha teurel e zac'h ivez dioustu
Ha dilammout war e lerc'h prim, d'ar pevar lam-ru !**

**Trouz e dreid a dregarne d'e skouarn, stankoc'h-stankañ,
Ha c'houezaden e c'henou a zeue warnezañ ;
Setu ma peg en e vleo sach-sach, ken e chom krak
Gant dorn an tasmant heuzus eur guchennad distak.**

---

Car il voyait un fantôme ! C'était un homme énorme, un géant noir, qui, saisissant le second sac, tout tranquillement allait à sa suite ; sans doute, pour lui éviter la peine de revenir au jardin le chercher.

Qu'aurait fait notre garçon, sinon jeter son fardeau, et déguerpir en courant tant qu'il pouvait, au galop ? Mais l'apparition jette immédiatement son sac aussi et s'élance à sa suite, vite, au triple galop !

Le bruit de ses pas retentissait à son oreille, de plus en plus pressé, et le souffle de sa bouche venait sur lui ; voilà qu'il le prend aux cheveux et tire, tire ; crac ! à la main du fantôme horrible reste une mèche détachée.

E galon a dridas-tre d'ar paour-kæzik Alan
Pa zigouezas en e di, diflak ha dizalan.
An tasmant na gredas ket hen heuilh bete keit-se,
Hag hon denig 'n em guzas en kornig e wele.

Penaos en dije harzet da gomz eus an tasmant
En doa græt d'añ en noz-se kement a nec'hamant ?



Le cœur battait fort, au pauvre petit Alain, quand il arriva chez lui, épuisé et hors d'haleine. Le fantôme n'osa pas le suivre jusque-là, et notre petit homme se cacha au fond du coin de son lit.

Comment eût-il pu s'empêcher de parler du fantôme

Ne lavare ket, avat, pesort oa-heñ 'c'h ober
Na pelec'h, pa dilamme warnañ 'n den du ken ter.

Koulskoude, 'oe galvet prest rag an autrou barner.
— Te zo bet neizour, 'mezañ, en liorz ar maner !
Daou zac'h zo kavet eno, warne hano da dad,
A teus peurgarget a frouez, d'o c'has ganit, m'oar 'vad ;

'Met pa eo savet al loar deuz a greiz eur goabren
Out bet spontet gant da skeud 'vont war ar voger wenn,
Gant eur c'houezaden avel ha gant trouz an hegleo,
Ha spern ar c'harz, stag outi eur guchennig da vleo.

---

qui lui avait donné en cette nuit tant d'angoisse ? Mais il ne disait pas ce que lui-même était à faire, ni en quel lieu, quand l'homme noir s'élançait sur lui si impétueusement.

Pourtant il fut bientôt appelé devant monsieur le juge. — Tu as été cette nuit, dit celui-ci, dans le jardin du manoir ! On y a trouvé deux sacs qui portent le nom de ton père, et que tu as remplis entièrement de fruits, pour les emporter, j'en suis sûr ;

Seulement, comme la lune s'est levée du milieu d'un nuage, tu as été effrayé par ton ombre qui se mouvait sur le mur blanc, par un souffle de vent, par le bruit de l'écho, et par les épines de la haie où s'est attachée une touffe de tes cheveux.

Te vo kastizet, laerig, 'vel ma eo dereat.
Eur gentel eo d'it, ma fautr, arabad hec'h ankoat :
Askre glan zo dibreder ha seder e berc'hen,
'Met pautr e goustians fall a lam rag e skeuden. —

---

Tu seras puni, fripon, comme il convient. C'est une leçon pour toi, mon garçon, il ne faut pas l'oublier : celui qui a la conscience nette est tranquille et sans souci ; l'homme à la conscience chargée saute d'effroi devant son ombre. —





# AN TI-MEUR E KICHEN AR MOR

## V

## AN TI-MEUR E KICHEN AR MOR

— Gwelet e teus ar c'hastel bras
A zav duhont, 'tal ar mor glas ?
Kommoul an nenv a vez laouen
Dre ma nijont a-us d'e benn.

Stouï 'ra da zellet en dour
E skeuden 'vel er mezelour ;
Pa guz an heol en aour melen,
Huel en oabl e toug e benn.

— Me 'm eus gwelet ar c'hastel bras
A zav duhont, 'tal ar mor glas,

---

LE CHATEAU AU BORD DE LA MER

*(Traduit de l'allemand d'Uhland).*

— As-tu vu le grand château qui s'élève là-bas, près de la mer bleuâtre ? Les nuages du ciel sont joyeux, quand ils volent au-dessus de sa tête.

Il se penche pour regarder dans l'eau son image, comme en un miroir ; quand le soleil se couche dans l'or blond, bien haut dans la nuée il dresse la tête.

— J'ai vu le grand château qui s'élève là-bas, près de

Sell al loar trueüs warnañ ;
Endro, mogeden an denvañ.

— Klevet e oa iboud an dour
Ha c'houez an avel flourik-flour ?
Klevet e oa son ar biniou
Er zal vras, ha youc'hadennou ?

— Mor hag avel a dave mik ;
O vont ebiou ne glevis grik
Nemet klemvan hag huanad,
Ken 'teue 'n dour em daoulagad.

— Gwelet e teus, pa dremenés,
Ar roue hag ar rouanes
Kuruned-aour, hag a bep tu
Arc'hant war o minteli ru ?

---

la mer bleuâtre ; le regard de la lune était triste sur lui ; à l'entour, une vapeur épaisse.

— Entendait-on le murmure de l'eau et le souffle du zéphyr caressant ? Entendait-on le bruit des musiques, dans la grande salle, et des cris de joie ?

— La mer et le vent faisaient silence ; en passant je n'entendis rien que gémissements et soupirs, tant que l'eau me venait aux yeux.

— As-tu vu, quand tu passais, le roi et la reine cou-

Ha gante, laouen ha seder,
Eur plac'h yaouank, eur werc'hez kaer,
Ken koant evel an heol melen
Gant he bleo hir endro d'he fenn ?

— Me o gwelas, pa dremenen,
Hep mantel ru na kurunen,
Ha dilhad kaoñ gante gwisket ;
Ar plac'hig n'am eus ket gwelet. —

---

ronnés d'or, et de tous côtés de l'argent sur leurs manteaux rouges ?

Et avec eux, alerte et gaie, une jeune fille, une belle vierge aussi jolie que le blond soleil, avec ses longs cheveux autour de sa tête ?

— Je les ai vus, quand je passais, sans manteau rouge ni couronne, et vêtus d'habits de deuil ; la jeune fille, je ne l'ai pas vue. —



# VI

## ROLAND FLOC'HIG E DAD

---

### I

Eun deiz an impalaer Charlez
Gant pennou bras e roantelez
En e gær-veur a oa ous taul,
An delenourien en o roll.
Ne vanke d'e kig gouez na pesk,
Kufere, gwin kos na jist fresk ;
Er zal e luc'he a bep tu
Aour hag arc'hant, mein glas ha ru.

---

## LE PETIT ÉCUYER ROLAND

*(De l'allemand d'Uhland).*

### I

Un jour l'empereur Charles, avec les grands chefs de son royaume, dans sa capitale était à table ; les joueurs de harpe à leur poste. Il ne manquait là gibier ni poisson, hydromel, vin vieux, ni cidre frais ; dans la salle luisaient de tout côté or et argent, pierres vertes et rouges.

— Petra vern d'iñ sort tammig skleur ?
Eme neuze ar roue-meur.
Kaera mæn a zo bet biskoas,
Hennes 'ma ken amañ, sioas !
Ar mæn-ze, sklær 'vel an heol splann,
Zo laeret d'iñ, ha pell ac'hann
En koad Ardenn ema douget
Gant eur ronfl gouez e kreiz e skoet ! —

An dug Emon, Richard ar c'hont,
Turpin, an arc'heskob dispont,
Nem, pen a Vreiz, Garin, Milon,
Gwir vrezelourien a galon,
Ar re-ze, 'dal m'o deus klevet,
Pelloc'h ous taul ne zalc'hont ket :
— Sterniet d'imp hon c'hezek kerkent,
Ha prim hon dir, ma 'z imp en hent ! —

---

— Que m'importe ce vain éclat ? dit Charlemagne. La plus belle pierre qui soit en ce monde, hélas ! elle n'est plus ici : cette pierre, brillante comme le soleil radieux, m'a été volée, et au loin, dans le bois des Ardennes, elle est portée par un géant sauvage, au milieu de son bouclier ! —

Le duc Aymon, le comte Richard, Turpin, l'archevêque sans peur, Naimes, chef de Bretagne, Guérin, Milon, vrais guerriers de cœur, ceux-là, dès qu'ils ont entendu, ne tiennent plus à table : — Sellez-nous nos chevaux à

Ar pautrig Roland a lare
D'e dad Milon, eno neuze :
— Ma zadig kæz, mar em c'haret,
Da vonet ganec'h em lezfet.
Ha pa ven re yaouankik c'hoas
D'en em ganna ous ar pautr bras,
Goest on da zougen ho skoed dir,
Na petra 'ta, hag ho koaf hir ! —

II

Ar c'houec'h marc'heg a yeas kevret
Ken e oent er c'hoad digouezet ;
Hogen er c'hoad pa oent arru,
Mont eure pepini d'e du.

---

l'instant, et vite notre acier, que nous allions en route ! —

Le petit gars Roland disait à son père Milon, en ce moment : — Mon cher petit père, si vous m'aimez, vous me laisserez aller avec vous. Si je suis trop jeune encore pour me battre avec un homme si grand, je suis capable de porter votre écu d'acier, bien sûr, et votre longue lance. —

II

Les six chevaliers allèrent ensemble jusqu'à ce qu'ils furent arrivés au bois ; mais une fois dans le bois,

Rolandig war varc'h gant e dad,
Eur c'hoari gaer d'ezañ, avad,
Derc'hel 'n e zorn kleiz ar skoed dir
Ha bransell en all ar goaf hir.

Da luc'h an heol, da sked al loar
Ec'h ejont tre, an dud dispar;
Red eo ve ar ramps goall-guzet:
Evit e glask n' her c'havjont ket.
An drivet deiz, wardro kreiste,
Milon zo deut skwis o vale,
Ha da gousket e c'hourvezas
Didan goasked eun derwen vras.

Neuze ar pautr Roland a wel
Tan ha luc'hed o flamma, pell;

---

chacun s'en fut de son côté. Roland était à cheval avec son père; quel jeu pour lui, de tenir dans sa main gauche l'écu d'acier et de brandir de l'autre la longue lance!

A la lueur du soleil, au clair de la lune, ils avancèrent, les gens incomparables; il faut que le géant soit terriblement caché : ils ont beau le chercher, ils ne le trouvent pas. Vers midi, le troisième jour, Milon s'est fatigué de voyager; et pour dormir il s'étendit sous l'ombre d'un grand chêne.

Alors le gars Roland voit du feu et des éclairs de

Ma tec'he dirazo timad
Yourc'hed ha kirvi eus ar c'hoad;
Ar pautr Roland en deus gwelet
'Teue al luc'h-ze dioc'h eur skoet,
Skoed eun den bras a ziskenne
Euzus, divent, gant ar mene.

Ma teuas-heñ da brederiañ :
— Ne dal ket kaout aon, emezañ.
Arabad 'vit ar c'hos loen-ma
Tenn ma zad eus e hun gwella :
Mar deo kousket kouls ha nikun,
E varc'h hag e skoed zo dihun,
Kouls hag e c'hoaf hag e gleze ;
E vab Roland a zo ive ! —

---

flamme, loin, bien loin ; tellement qu'à leur aspect fuyaient soudain les chevreuils et les cerfs du bois. Le gars Roland a vu que cet éclat venait d'un écu ; de l'écu d'un homme horrible, qui, énorme, descendait de la montagne.

Et lui de se mettre à réfléchir : — Ce n'est pas la peine d'avoir peur, se dit-il. Il ne faut pas, pour cette brute, tirer mon père de son meilleur sommeil : s'il est aussi endormi qu'on peut l'être, son cheval et son écu sont éveillés, de même que sa lance et son épée ; son fils Roland l'est aussi ! —

'Oa ket peurlavaret e c'hir,
P'en deveus kroget er goaf hir,
Staget ar c'hlenv ous e vorzed,
Ha skoed e dad buhan taped ;
Hag heñ lammout war ar marc'h mad
Ha mont goustadik dious ar c'hoad :
E galon a bike gant aon...
Na zihunfe e dad Milon.

Pa oa o tont gant ar mene,
Ar ramps o c'hoerzin a lare :
— Petra fell d'ar seurt babig, 'ta,
Pintet war ar pikol loen-ma ?

---

Il n'avait pas fini son mot, qu'il a saisi la longue lance, attaché l'épée à sa cuisse, et enlevé promptement l'écu de son père ; et de s'élancer sur le bon cheval, et d'aller, d'aller doucement hors du bois ; son cœur palpitait de peur... d'éveiller son père Milon.

Comme il atteignait la montagne, le géant en riant disait : — Que diable veut ce bambin perché sur cette grande bête ? Son épée est deux fois plus longue que lui ; le poids de sa lance va le démonter ; c'est un amusement pour les oiseaux, de le voir suer et souffler sous son écu !

Diou wech hiroc'h e gleoñ 'vitañ ;
Pouez e c'hoaf 'ya d'hen divarc'hañ ;
Fent 'n e 'n evned ous e welet
C'houezi, c'houeza gant bec'h e skoet !

— Hore ! hore ! 'me 'r pautr iskwit,
Me dalvo ar c'homziou-mañ d'it !
Mar deo ledan ma zirenn-me,
Ma diwall 'rai gwelloc'h aze :
An denig-ma war e varc'h bras
'Zisko d'it hag heñ zo eur goas ;
Gant e hir-gleze, e vrec'h verr
'Zisko d'it hag hi zo ponner ! —

Ar ronf euzik, dal ma klevas,
'N eus gorroet e oall benbas ;
Fraonwal spontus ' ra 'n ær, pa zarc'h...
Roland a dro buhan e varc'h

---

— En garde ! en garde ! dit le gars Roland ; je te ferai payer ces paroles ! Si mon bouclier est large, il me défendra d'autant mieux ; ce petit homme sur son grand cheval te montrera s'il est un gaillard ; avec sa longue épée, son bras court te montrera s'il est lourd ! —

L'affreux géant, à ces mots, a levé sa terrible massue ; elle siffle dans l'air, en frappant... Détournant lestement son cheval, Roland évite le coup et jette sa lance contre

Ken n'ema ket gantañ tizet,
Hag e c'hoaf d'ezañ 'n eus stlapet.
Sioas ! ar goaf endro a lam
Diwar ar skoed lugernus flam !

Roland gant e zaou zorn neuze
A grogas-peg en e gleze ;
Ar ronfl e hini 'n eus klasket,
'Met prim aoalc'h ne reas ket :
Gant ar pautrig eo troc'het ned
E zorn kleiz d'añ dindan e skoed ;
E zorn kleiz d'añ dindan e skoed,
Ma kouezont d'an douar kevred.

Hennes a oa d'ar ronfl eur c'holl,
E zorn hag e skoed war eun taul !
Ha c'hoas, e ziouer ar goasañ,
Ar mæn 'roe lorc'h ha nerz d'añ !

---

l'ennemi. Mais, hélas ! la lance rebondit sur l'écu flamboyant.

Roland, à deux mains, alors, empoigna solidement son épée ; le géant a cherché la sienne, mais pas assez vite : le garçon lui a tranché net la main gauche sous son écu ; main gauche et écu tombent à l'instant par terre.

Quelle perte pour le géant : sa main et son écu à la fois ! Et encore, désastre plus cruel, la pierre qui lui

Prim war e lerc'h eo bet lammet ;
'Met Roland 'n eus-hañ goall-flemmet
'Penn e c'hlin, gant e gleze bras,
Hag a-stok e gorf e kouezas.

Ar pautr 'n e vleo en deus kroget
Hag e benn d'añ en deus troc'het,
Ma redas ur voaz goad, dioustu
Beteg an draonien, ruz ha dru ;
Dioc'h kreizen ar skoed burzudus
E tennas ar mæn talvoudus
Hag ous an heol, en eur c'hoari,
Hen lakas da steredenni.

En e askre her c'huzas flour,
Ha mont da oalc'hi 'n eur voaz dour

---

donnait de la fierté et de la force ! Vite pour la prendre il s'est élancé ; mais Roland l'a blessé grièvement au genou, de sa grande épée ; il tomba de tout son long.

Le gars l'a pris aux cheveux, et lui a coupé la tête ; un ruisseau de sang s'écoule aussitôt jusqu'à la vallée, rouge et gras. Du centre de l'écu merveilleux il ôta la pierre précieuse, et au soleil, s'amusa à la faire étinceler.

Dans sa poitrine il la cacha doucement ; et d'aller laver en un ruisseau son armure luisante et ses vête-

E harnez lufr hag e zilhad
'Oa bet sautret gant poultr ha goad ;
Ha war e varc'h arre en hent
Ken a oa deut lec'h ma oa kent,
Lec'h oa e dad c'hoas kousket c'houek
Etal eun derwen vodennek.

Kichen e dad 'c'hourvez buhan,
O vezañ skwis-bras e-unan ;
Pa deuas an abardaez yen,
E dad Milon a zihun krenn :
— War-zav, Roland ; ma mab, war-zaf !
Kemer ma skoed, kemer ma goaf,
Ha lezomp an hun flourik-flour,
Da glask doare hon enebour ! —

---

ments souillés de poussière et de sang ; et sur son cheval de nouveau en route, pour retourner à l'endroit qu'il avait quitté, où son cher père dormait encore doucement, auprès d'un chêne touffu.

Près de son père il s'étend vite, étant lui-même très las. Quand vint la froide soirée, son père Milon s'éveille tout à coup. — Debout, Roland, mon fils, debout ! Prends mon écu, prends ma lance, et laissons le doux sommeil, pour chercher notre ennemi ! —

Ha lammout war ar marc'h, o daou,
Ha 'rauk, adreus ar c'hoad, kroec'h-traou.
Mont 'ræ Roland warlerc'h e dad,
Gantañ e skoed hag e c'hoaf mad.
Prestik goude ez int digouet
Lec'h en doa 'r pautr en em gannet ;
Edo ar ronfl war an dachen,
Goad en dro d'ezañ 'vel eul lenn.

Ar pautr Roland pa hen gwelas
A oe gantañ souezet-bras :
E zorn kleiz eno na oa ket,
Nag e benn, 'n oa d'ezañ troc'het,
Nag e grenn-vas, nag e gleze,
E skoed, nag e harnez ive ;

---

Et de sauter sur le cheval, tous deux ; et en avant, à travers le bois, par monts et par vaux. Roland était derrière son père, tenant son écu et sa bonne lance. Peu après ils sont arrivés à l'endroit où le gars s'était battu ; le géant gisait, du sang autour de lui comme un étang.

Le gars Roland, en le voyant, fut très surpris : il manquait sa main gauche et sa tête qu'il avait coupées, et sa massue, et son épée, son écu, et son armure aussi ; il ne restait que son corps horrible, et ses grands membres ensanglantés.

Ne vane 'met e gorf spontus
Hag e izili bras goadus.

— 'C'hann 'ta, eme Milon kerkent,
Sell aze pautr e gorf divent !
Pegen nerzus e oa 'n derwen
He deus lezet eur c'hef 'velhen !
M'oar 'vad eo 'r ronfl am boa klasket ;
Ma Doue, ha me oa kousket,
O koll 'n enor da vezañ trec'h !
Keit e vin bev, em bezo nec'h ! —

III

Laret 'ræ 'n impalaer Charlez
War dreuz e zor, gant kals enkrez :
— Daoust hag eo yac'h ma zud dispont ?
Goall-bell e kav d'iñ e chomont...

---

— Allons ! s'écria Milon, voilà un gaillard au corps énorme ! Qu'il était vigoureux, le chêne qui a laissé un pareil tronc ! Sans nul doute, c'est le géant que j'avais cherché. Mon Dieu ! et j'étais endormi, perdant l'honneur de la victoire ! toute ma vie j'en aurai regret ! —

III

L'empereur Charles disait, sur le seuil de sa porte, avec beaucoup d'inquiétude : — Sont-ils en bonne santé, mes héros ? Je trouve qu'ils tardent bien longtemps...

Piv eo henhont a welañ-me ?
Ma feiz roue, piou a vefe
'Met an dug Emon, gwisket dir,
Ha penn ar ronfl 'beg e c'hoaf hir ? —

Emon a zeuas, ankeniet ;
O stouï e c'hoaf, 'n eus laket
Penn ar ronfl ous treid ar roue.
— Me 'm eus kavet ar goall benn-ze
Sautret gant poultr ha ruz dre voad
E mesk ar strouez, e kreiz ar c'hoad ;
Kant kammed pelloc'h, korf an den
A oa ledet war ar c'hlazen. —

Goudeze 'n arc'heskob Turpin
En deus kaset, o vouzc'hoerzin,

---

Qui est-ce que je vois là-bas ? Ma foi de roi, qui serait-ce sinon le duc Aymon, vêtu d'acier, et la tête du géant au bout de sa longue lance ? —

Aymon arriva, chagriné ; baissant sa lance, il a déposé la tête du géant aux pieds du roi. — J'ai trouvé cette terrible tête, souillée de poussière et rouge de sang, parmi les buissons, au milieu du bois ; cent pas plus loin, le corps de l'homme était étendu sur le gazon. —

Après cela, l'archevêque Turpin a apporté, en souriant,

Eur vaneg-houarn, a dennas
Anezi eun dorn teo ha bras :
— Setu relegou kaer, avat,
A zo æt ganiñ dious ar c'hoat ;
Dious ar c'hoad; lec'h 'm eus o c'havet ;
O zroc'het, ne lavarañ ket. —

An dug Nem neuze a zeuas,
Gantañ 'n e zorn eur pez penbas.
— Honnes eo ma c'havaden vrao,
Ponner ken oñ skwis, m'en ansao.
Eur voutailhad jist bro Breton
A rafe mil vad d'am c'halon ;
Jist bro Breton, eur voutailhad,
A rafe d'am c'halon mil vad ! —

---

un gant de fer, et il en tira une grande main épaisse : — Voici de belles reliques, en vérité, que j'ai amenées du bois ; du bois, où je les ai trouvées ; coupées, je ne dis pas. —

Le duc Naimes vint alors, dans sa main une terrible massue. — Ceci est ma gentille trouvaille ; si lourde que je suis fatigué, je l'avoue. Une bouteille de cidre du pays breton me ferait le plus grand bien au cœur ; du cidre du pays breton, une bouteille, me ferait au cœur le plus grand bien ! —

Edo 'r c'hont Richard o kerzet
Kichen e varc'h, 'oa goall-garget
Gant gwiskamant dir ar pautr bras,
E harnez hag e gleze noas.
— Neb a glasko er c'hoad, 'mezañ,
'Gavo peziou all 'vel re-mañ :
Sonjet em eus oa ze traoarc'h,
Gant aon am oa krewi va marc'h ! —

Garin a weler deus a-bell
'Tougen skoed ar ronfl en uc'hel.
— Hemañ zo trec'h, en deus ar skoed,
Digas a rey ar mæn bruded !
— Ar skoed zo ganiñ, autronez,
Me garfe kaout ar mæn ivez ;
'Met p' am eus kavet ar skoed-mañ,
Oa bet diframmet dïoutañ. —

---

Le comte Richard cheminait à côté de son cheval, qui était lourdement chargé du vêtement d'acier du géant, avec sa forte épée et sa cuirasse. — Qui cherchera dans le bois, dit-il, trouvera d'autres pièces comme celles-ci : j'ai pensé que c'était suffisant, ayant peur de crever mon cheval ! —

On voit Guérin de loin, portant haut l'écu du géant. — Celui-ci est vainqueur, il a l'écu, il apportera la pierre fameuse ! — J'ai l'écu, seigneurs, je voudrais

An diweza e oe Milon,
Eur gwir glac'har en e galon,
Souchet e ben gantañ tristik,
O tont war e varc'h, goustadik.
Roland a oa warlerc'h e dad ;
Eun doare vrao gantañ, avad,
'Tougen 'n e zorn deou ar goaf hir
Hag en hini kleiz ar skoed dir.

Pa oant tostik deus ar palez
M'edo 'n impalaer hag e lez,
Ar pautr a denn dioc'h skoed e dad
Ar pez oa e kreiz d'her c'haerad
Hag a lak ar mæn lugernus
'N oa bet digant ar ronfl euzus ;
Eul luc'h ken kaer en deus taulet
Evel an heol benniget.

---

avoir la pierre aussi; mais quand j'ai trouvé cet écu, elle en avait été arrachée. —

Le dernier fut Milon, une vraie douleur en son cœur, la tête penchée tristement; il venait à cheval, à pas lents. Roland était derrière son père; il avait bonne mine, certes, à porter dans sa main droite la longue lance, et dans la gauche l'écu d'acier.

Quand ils approchèrent du palais où se tenait l'empereur avec sa cour, de l'écu de son père le gars ôte

Ha 'dal ma welas ar mæn flam,
Ar roue laras gant estlam :
— Gloar da Vilon ! gloar ha trionfl !
Hennes eo gwir trec'her ar ronfl !
Hennes an hini a droc'has
E benn hag e zorn d'al laer bras,
Hennes en deus diwar e skoed
Va mæn burzudus diframmed ! —

Milon a zistroas buhan ;
Ha souezet gant al luc'h splann :
— Roland, va mab, kleo 'ta, pautrig,
Piv 'roas d'it ar seurt braoig ?

---

l'ornement du milieu, et y place la pierre brillante qu'il avait prise au géant horrible ; elle a jeté un éclat aussi beau que le soleil béni.

Et dès qu'il vit la pierre flamboyante, le roi dit avec des transports de joie : — Gloire à Milon, gloire et triomphe ! c'est lui le vrai vainqueur du géant ! C'est lui qui a coupé la tête et la main au grand voleur, et de son écu arraché ma pierre merveilleuse ! —

Milon se retourna, et surpris de cette splendeur : — Roland, mon fils, dis donc, garçon, qui t'a donné ce

— En han' Doue, na dæret ket
Ma 'm eus ar pikol den lazet,
Lazet ar pikol den er c'hoad
Epad ma oac'h kousket, ma zad ! —

---

joujou ? — Au nom du ciel ! ne vous fâchez pas, si j'ai tué le grand flandrin ; tué le grand flandrin dans le bois pendant que vous dormiez, mon père ! —



## VII

## AR BALEER-BRO KURIUZET

---

**Eun den 'oa 'vale bro, da greiste a zeuas**
**En eun hostaleri elec'h ma c'houlennas**
**Bara, boutailhad jist hag eun tam da brejañ ;**
**Ma vijac'h en e lec'h ho poa græt eveltañ.**

**'Oa ket war e gador hon den azezet mat**
**Hag heñ krog en e voed hag en e voutailhat,**
**Pa deuas an hostiz hag an dud 'oa eno**
**D'hen eskinañ dioustu dre bep seurt goulenno.**

---

## LE VOYAGEUR IMPORTUNÉ

*(Imité de l'allemand)*

**Un homme qui voyageait arriva à midi dans une auberge où il demanda du pain, une bouteille de cidre et un morceau à manger ; à sa place vous en auriez fait autant.**

**Notre homme n'était pas encore bien assis sur sa chaise, à entamer son plat et sa bouteille, quand l'aubergiste et les gens qui étaient là se mirent à l'agacer de toutes sortes de questions :**

— Daoust da belec'h ez it ? na pelec'h ez oc'h bet ?
Na peleac'h, va den mad, hoc'h eus c'hoant da vonet ? —
Boudal ' ræ e ziskouarn, ha ne ouie dare
E pe du trei e deod d'eilgeria oute.

Unan felle d'ezañ gouveout hanoiou
Ar c'heriou 'n oa gwelet hag ar c'heriadennou ;
Eun all : — Daoust hag an hent a denn start war ho yalc'h ?
Pegement e koust d'ec'h ? eno emañ an dalc'h !

— Ha mad eo an henchou ? — a laras eun all c'hoas.
Er c'houlennadeg-ze ne oa hini ker goas
Evel eur briz-autrou a yoa e kreiz e zrem
Azezet lunedou war veg e fri ruz lem.

---

— Savoir où vous allez ? Où avez-vous été ? Et où, mon brave homme, avez-vous intention d'aller ? — Ses oreilles bourdonnaient, et il ne savait point de quel côté tourner sa langue pour leur répondre.

L'un voulait savoir les noms des villes et des villages qu'il avait vus ; un autre : — Savoir si le voyage tire dur sur votre bourse ? Combien vous coûte-t-il ? C'est là le point ! —

— Les chemins sont-ils bons ? — dit un autre encore. Dans ces questionneurs, il n'y en avait aucun de pire qu'un demi-monsieur qui, au milieu du visage, avait des lunettes assises sur le bout de son long nez rouge.

— Va faotr, mar em c'harit, na larit-hu d'iñ-me
Penaos 'mañ ar c'helou ? petra 'peus a neve
Gwelet 'bars er c'heriou ?... — 'N ermeziad a droc'has
D'autrou e loarigou, kerkent ha m'her c'hlevas :



— Mon gars, si vous m'aimez, eh ! dites-moi, quelles sont les nouvelles ? Qu'avez-vous vu de particulier dans les villes... ? — L'étranger répliqua au monsieur aux petites lunes, dès qu'il l'entendit :

— Diweza tra 'welis, ne weljon kemend-all :
Daou zen hag a rened d'an toul-bac'h, an dud fall,
Dre m'o devoa gwerzet, meur 'wech, 'vit hoalen gwenn
Erc'h dizec'het er forn ha lakeet en poultren ! —

Komaerezed 'r barouz, me ro d'ec'h ali sur :
Gwasket war ho tebron, pa veet gant eun den fur ;
Grit nao dro gant ho teod o tonet d'e genver,
Petramant ' responto d'ec'h gant son ar gevier.

---

— La dernière chose que j'ai vue, je n'ai rien vu de tel : deux hommes que l'on menait en prison, les coquins ! pour avoir vendu souvent, comme sel blanc, de la neige séchée au four et pulvérisée ! —

Commères de la paroisse, je vous donne un avis sûr : pressez l'endroit qui vous démange quand vous êtes avec un homme sensé ; faites neuf tours avec votre langue en approchant de lui, ou il vous répondra par la chanson des mensonges.



## VIII

## FANCH KOUER

---

I

Pell 'rauk goulaouig an de
'Sailh Fanch Kouer 'mæs e wele.

— 'Sord zo kauz eta, Fanchig,
E savez ken abredig ?

— Ma fried, n'ouveez ket
Am eus da gær da vonet,

Da werzañ daou zac'had ed ?
Gwell eo ganiñ mont abred :

Primoc'h 'ze e vin distro,
Hag arc'hant em godello ! —

---

FANCH COUER

I

Bien avant le petit jour, Fanch Couer saute à bas du lit.

— Pourquoi donc, Fanchic, te lèves-tu de si belle heure ?

## VIII

# FANCH KOUÉR

**GIZ GUÉNED**

**I**

**Pèl érauk ma tarh en dé,
Fanch Kouér sailh ag é hulé.**

**— Fanch, petra zou kauz d'is té
De seùel ken abret sé ?**

**— Ne houies ket, me moéz kér,
Em es de vonet é kér,**

**De huerhein éd, deu sahad ?
Guèl abret eit devéhat :**

**Beañnoh e vein retornet,
Ur ioh argand ém feched ! —**

---

— Ma femme, ne sais-tu pas que j'ai à aller en ville

Pour vendre deux sacs de blé ? J'aime mieux aller tôt :

Je serai plus vite de retour, avec de l'argent dans mes poches ! —

Prest goude, oa Fanchig Kouer
Oc'h ober hent, dibreder,

War e azen, en noz du,
Gant daou zac'h, unan 'bep tu.

II

Ar beure 'luc'h war ar glis
P'eo arri Fanch en Keris.

— Porjer, digorit an nor,
'Mañ Fanch Kouer o c'houl digor ! —

Porjer Keris, pa glevas,
Deus e wele a zavas ;

Deus e wele eo savet,
Ar persier 'n eus digoret.

— C'houi, 'mezañ, eo ar c'henta
'Antre hidiv er gær-ma ;

---

Peu après, Fanchic Couer faisait route, sans souci,

Sur son âne, dans la nuit noire, avec deux sacs, un de chaque côté.

II

Le matin brille sur la rosée, quand Fanch arrive à Keris.

Tuchantik é ma Fanch Kouér
É hobér hent, dibredér,

Ar é azen, én noz du,
Get deu sah, unan pep tu,

II

Pe luh én hiaul ar er gloéh,
Fanch é Kéris e zegoéh.

— Porhér, digoret en nor,
Fanch Kouér e houlen digor ! —

Porhér Kéris, pe glèùas,
Ag é hulé e saùas ;

Ag é hulé é saùet ;
Er perhér zou digoret.

— Hui é er hetan e za
Hiniù abarh ér gér ma ;

---

— Portier, ouvrez la porte, Fanch Couer demande à entrer ! —

Le portier de Keris, quand il entendit, de son lit se leva ;

De son lit il s'est levé, il a ouvert les portes.

— C'est vous, dit-il, qui êtes le premier à entrer aujourd'hui dans cette ville ;

N' oc'h ket bet pell 'tiblouzañ !
Marc'had mat d'ac'h 'zouhetañ ;

Marc'had mat 'zouhetañ d'ac'h,
Gant ho loen hak ho taou zac'h ! —

Marc'had Fanch ne oe ket fall,
Pa oa deut 'raug ar re-all :

Gwerzet 'n eus holl e winiz,
'Vel ma kare, d'eur bourc'hiz,

Gantañ eur pikol barv gwenn,
Hag a gomzas d'añ 'velhen :

— Kontant oc'h da zont gani
'Kas ho sac'hadou d'am zi ?

— Ya zur — 'me Fanch. Hag i mont ;
D'eun ti kaer e tigouezont.

---

Vous n'avez pas été longtemps à quitter votre couchette ! Je vous souhaite un bon marché ;

Un bon marché je vous souhaite, avec votre bête et vos deux sacs ! —

Le marché de Fanch ne fut pas mauvais, comme il était venu avant les autres :

Un dén prim oh, emé ean.
A pe hoes bouljet ker bean,

Hama, kansort, marhad mat,
Get hou lon, hou teu sahad ! —

Deit ma oé kent er réral,
Marhad Fanch ne oé ket fal :

Guerhet en des é éd bloh
Eit priz mat, d'ur bourhiz koh,

Getou ur pikol barù guen,
Hag e lar dehou aben :

— Bremen, dont e hreet hui
Get hou sahadeu d'em zi ?

— Ia sur — e reskondas gouiù.
D'un ti kaer ind e arriù.

---

Il a vendu tout son froment, comme il voulait, à un bourgeois

Qui avait une grande barbe blanche, et qui lui parla ainsi :

— Voulez-vous venir avec moi, apporter vos sacs à ma maison ?

— Oui, certes, dit Fanch. — Et eux d'aller. Ils arrivent à une belle maison ;

Pa 'z int er porz antreet
Ha peurziskarget an et,

An autrou a zigor frank
Eur gambr vras d'ar pautr yaouank.

Hemañ a zo chomet pell
Bamet, gant ar pez a wel :

Arc'hant hag aour bern war vern ;
Mein talvoudus, a lugern

Deus pep liv ar oareg-glao
'Vel eur parkad bleuniou brao !

An autrou 'lar d'an den paour,
O tiskouez d'añ eur pez aour :

— Lennit 'n hano-ze, ma goas,
Ha m'ho lako pinvik bras ! —

---

Quand ils sont entrés dans la cour, et que le blé est entièrement déchargé,

Le monsieur ouvre à deux battants une grande chambre au jeune garçon.

Celui-ci est resté longtemps pâmé d'admiration, en voyant

De l'argent et de l'or, tas sur tas, des pierres précieuses qui brillent

Pen dint ér porh antréet,
Hag ol en éd diskarget,

En eutru e zigor frank
Ur ganbr vras d'er pautr iouank.

Hena e chom pèl bamet
Get er péh en des guélet :

Argand hag eur, bern ar vern ;
Mein presïus e ligern

A bep liù er hoareg-glaù,
Èl ur parkad bleuieu braù !

En eutru lar d'en dén peur,
Én ur ziskoein ur péh eur :

— Lénet en hanù sé, men goaz,
Ha m ' hou lakei pinùik bras ! —

---

De chaque couleur de l'arc-en-ciel, comme un pré plein de belles fleurs !

Le monsieur dit au pauvre homme, en lui montrant une pièce d'or :

— Lisez ce nom-là, mon garçon, et je vous rendrai très riche ! —

Fanchig, na ouie ket lenn,
A wel engravet eur penn

Hanval ous hini 'r c'hoziad ;
Tridal 'ra : heñ eo, sur mad !

Hag e lar, o stouï don :
— Hoc'h hano, roue Grallon ! —

Ha kouezañ war e zaoulin.
— Eus 'n enor-ze n'oñ ket din,

'Me 'r prins mat, o vousc'hoerzin.
Sav, ha kemer perlez fin,

Mein prisius, aour, arc'hant,
A vriadou, 'vel 'to c'hoant,

Da hadleunia da zeier ;
Ha retorn eurus d'ar ger ! —

---

Fanchic, qui ne savait pas lire, voit gravée une tête

Semblable à celle du vieillard ; il tressaille : c'est lui, bien sûr !

Et il dit en s'inclinant profondément : — C'est votre nom, ô roi Grallon ! —

Et il tombe à genoux.

— Je ne suis pas digne de cet honneur,

Fanchig, ne houié ket len,
E huélé merchet ur pen

Haval doh en dén koh sé ;
Ma trid, é chonjal : ean é !

Hag é lar, é stouein don :
— Hous hanù, eutru roué Grallon ! —

Ha kentéh ar é zeuhlin.
— Groa elsé de Zoué hembkin,

Emé 'r prins é vushoarhein.
Saù ; kemér a bep sort mein,

Perlez fin, eur hag argand,
Bréhadeu, èl m' ha pou hoant,

Ken e vou lan te sehiér,
Ha distro eurus d'er gér ! —

---

Dit le bon prince, en souriant. Lève-toi, et prends des perles fines,

Des pierres précieuses, de l'or, de l'argent, par brassées, comme tu voudras,

Pour remplir de nouveau tes sacs ; et retourne heureux à la maison ! —

III

Prest goude, oa Fanchig Kouer
'Ober hent arre, seder,

War e azen, en deiz splann.
Pa 'n em gave i-unan,

'Fell d'añ sellet an treo kaer
'Zo mesk-ha-mesk 'n e zeier ;

Lorc'h d'añ bezañ pinvik-mor,
'Teu da zispak e denzor.

Gant al luc'hed flam a daol,
'Vel koummou a lufr en heol,

'Vel koummou a lufr en heol,
E chom mezevellet oll,

Ken a gouez rust d'an douar...
Hag e tivun gant glac'har !

---

III

Peu après, Fanchic Couer faisait route encore, sans souci,

Sur son âne, en plein jour. Comme il se trouvait seul,

Il veut regarder les belles choses qui sont pêle-mâle dans ses sacs ;

III

Tuchantik, Fanch Kouér e zé
D'hobér hent arré, get joé,

Én dé splann, ar é azen.
A p' hum gav é unan pen,

É venn sellet en treu kér
Zou keij meij én é sehiér ;

Foenùet d'é binùidigeah,
É tibak trezol pep sah.

Get el luhed flam e daul,
Èl houleu e luh én hiaul,

Houleu én hiaul huskellet,
É ma bean turlebannet,

Ken e goéh rust ar en doar...
Hag e zihun get glahar !

---

Fier d'être riche comme la mer, il se met à dépaqueter son trésor.

A la lueur des éclairs qui en sortent, comme des flots resplendissants au soleil,

Comme des flots resplendissants au soleil, il reste tout ébloui ;

Si bien qu'il tombe rudement à terre... et se réveille avec douleur !

IV

Divun a ra Fanchig Kouer
War 'n hent bras a Landreger,

Astennet war lein e gein,
Blonset e gorf gant ar mein ;

'N e gichen e azen du,
Gant e zeier a bep tu ;

'Met, sioas ! ne oant ken leun
A berlez kaer nag a c'hreun !

Disrouiet gant drein, en hent,
Bep kammed e tishilient ;

Bep kammed e tishilient :
I a oe ken tenn agent,

I ken tenn agent, ken blouc'h,
A oa koazet o stambouc'h ;

---

IV

Fanchic Couer se réveille sur le grand chemin de Tréguier,

Etendu sur le dos, le corps meurtri par les pierres ;

Près de lui, son âne noir avec ses sacs de chaque côté ;

Mais, hélas ! ils n'étaient plus remplis de belles perles, ni de grains !

IV

Dihunein e hra Fanch Kouér
Én hent bras a Landregér,

Ledet ar liùen é gein,
Ol é gorv bloset d'er mein ;

Tost dehou é azen du,
Get é sehiér a bep tu ;

Meit, sioah ! ne oent mui lan
A berlez kaer nag a hran !

Dishrouiet d'en drein, én hent,
De bep paz é tihilient ;

De bep paz é tihilient :
Ind e oé ker stenn agent,

Ind ker stenn agent, ken ront,
Difoenùet én un taul-kont,

---

Décousus par les ronces, en chemin à chaque pas ils s'égrenaient ;

A chaque pas ils s'égrenaient ; eux qui étaient si tendus, auparavant,

Eux si tendus auparavant, si grassouillets, leur enflure était tombée ;

I ken tenn agent, ken reut,
Pegen moan ha treut oant deut !

Fanchig Kouer, dihunet mat,
'Frot e vorzed, e lagat ;

Ha gant nadoez ha neuden,
Dreusañ pep sac'h, ken-ha-ken ;

Dastum enne edenno
A oa fotet tro-war-dro ;

Ha daoubleget, war e giz,
Mont da zerri 'r greun gwiniz

A oa bet d'ezañ lezet
Gant pep sort loened naoniet ;

Gant pep sort loened naoniet,
Evel logod ha razet ;

---

Eux si tendus auparavant, si raides, comme ils étaient devenus minces et flasques !

Fanchic Couer, éveillé pour de bon, se frotte la cuisse, l'œil ;

Et avec une aiguille et du fil, d'arranger chaque sac, à l'instant ;

Ind ker stenn agent, ker ret,
Moénet e oent, ha tretet !

Fanchig Kouér, dihun erhat,
E frot é har, é legad ;

Get un nadoé, un neden,
E auz é zeu sah aben ;

E dolp én hé edenneu
Strèùet a glei, a zéheu ;

Hag ean deugrommet, perùeh
Ar é giz chèr gran gunéh ;

Er ré ahoel, 'oé chomet
Arlerh loñned arloupet ;

Pep sort loñned arloupet
Èl el logod, er rahed ;

---

D'y ramasser le blé qui était répandu tout autour ;

Et, plié en deux, sur ses pas de revenir pour recueillir les grains de froment

Qui lui avaient été laissés par toutes sortes de bêtes affamées ;

Par toutes sortes de bêtes affamées, comme les souris et les rats ;

Evel razed ha logod,
A grign pepini e lod;

Merien du ha merien ru,
'Ve meriennañ a bep tu;

Merien ru ha merien du,
'Jech peb a dam tu pe du;

'Jech peb a dam tu pe du,
D'o c'hlenkañ 'n o zoul dioustu;

Ha naouspet laer eskellet,
'Vel piged ha kiginet :

'Vel kiginet ha piged,
Ar brini hag ar c'houlmed;

Ar c'houlmed hag ar brini,
Golvaned, yer, klujiri,

---

Comme les rats et les souris, qui rongent chacun sa part;

Les fourmis noires et les fourmis rouges, qui fourmillent de tout côté;

Les fourmis rouges et les fourmis noires, qui tirent chacune sur son morceau de côté et d'autre,

Èl er rahed, el logod,
E grign pep hani é lod ;

Melion du ha melion ru,
É velionein a bep tu ;

Melion ru ha melion du,
E denn gran geté un tu,

Eit ou huhein, get predér
Didan doar, én ou ziér ;

Hoah, mar a laer askellet
Èl piked ha kegined ;

Èl kegined ha piked,
Er brenni hag er hlomed ;

Er hlomed hag er brenni,
Golvañned, iér, klujeri,

---

Qui tirent chacune sur son morceau, de côté et d'autre, pour le serrer dans leur trou, aussitôt ;

Et je ne sais combien de voleurs ailés, comme les pies et les geais ;

Comme les geais et les pies, les corbeaux et les pigeons ;

Les pigeons et les corbeaux, les moineaux, les poules, les perdrix,

'Vije 'poanial a-zevri
D'o fika hini 'hini,

D'o fika hini 'hini...

Evelse o teskaoui,

Goude kreiste, Fanchig Kouer
A zo arriet er ger ;

En dour-c'houes, hag heñ brewet,
'C'hlaouri gant faut ha sec'het ;

'C'hlaouri gant faut ha sec'het ;
Ponner a yalc'h, 'larañ ket.

'Larañ ket ponner a yalc'h ;
'N ed 'n eus serret, gant bec'h 'oalc'h,

'N ed 'n eus serret, gant bec'h 'oalc'h
'N eun hanter-zac'hig a zalc'h !

---

Qui s'occupaient à l'envi à picoter ces grains un à un,
A picoter ces grains un à un...

En glanant de la sorte,
A midi passé, Fanchic Couer est arrivé chez lui ;
Tout en sueur, et brisé de fatigue, bavant de faim e de soif ;

Ar er gran é poénïein
Tam ha tam d'ou figosein,

Tam ha tam d'ou figosein.

Avelsen é teskannein,

Goudé kreisté, Fanchig Kouér
E zou arriùet ér gér ;

Huiz brein, dihuiget akerh,
Kollet dehou ol é nerh

Get en nan hag er séhed ;
Ponnér a ialh ne oé ket.

En ol restajeu gunéh
En des dastumet get béh,

Dastumet get béh erhoalh,
Un hantér sahig ou dalh !

---

Bavant de faim et de soif ; la bourse lourde, je ne dis pas.

Je ne dis pas la bourse lourde ; le blé qu'il a ramassé à grand'peine,

Le blé qu'il a ramassé à grand'peine tient dans une petite moitié de sac !

V

Pa wel 'nañ stouet e veg,
'Vont warlerc'h e loen skoarneg,

'Vont warlerc'h e loen skoarneg,
'Mañ goall-zouezet e vroeg.

— Doue ! 'mezi, ma fried !
Pesort tro eta 'teus gred ?

— Ma groeg vat, m'oar 'vat e ris
Eun dro zod ha diavis ;

Eun dro zod ha diavis,
Klask Landreger dre Geris,

'Zo bet gwechall-gos beuzet
Er mor don, triouac'h gouret !

Skiant, avat, 'm eus prenet,
Gwerz tri hanter-zac'had et

---

V

Quand elle le voit, la tête baissée, aller derrière sa bête aux longues oreilles,

Aller derrière sa bête aux longues oreilles, sa femme est bien surprise.

— Dieu ! dit-elle, mon mari ! quel tour as-tu don fait ?

V

A p'er guél, stouiet é veg,
Arlerh é lon skoharnek,

Arlerh é lon é kerhet,
É voéz e zou goal souéhet.

— Doué ! emé hi, men dén kér,
Pé tro e hes groeit é kér ?

— Me moéz vat, me houi bremen
Em es groeit ur folleahen,

Un dro sot ha diavis,
Klah Landregér dré Géris,

E zou bet guéhral béet
Ér mor don, trihuéh goured !

M' em es ahoel prenet spréd
Guerh tri hantér sahad éd,

---

— Ma chère femme, je sais que je viens de faire un tour bête et malavisé ;

Un tour bête et malavisé, en cherchant Tréguier du côté de Keris,

Une ville qui a été, au vieux temps jadis, noyée dans la mer profonde, à dix-huit brasses !

Mais j'ai acheté de l'expérience, la valeur de trois demi-sacs de blé,

**Ha c'hoas eur pennad dervez**
**Ma foan, gant poan ma loan kez ;**

**Disket 'm eus, n'ankouaïn ken :**

***An Autrou Doue d'an den***

***'N eus roet an noz tenval***
***'Wit kousket ha hunvreal ;***

***An noz evit hunvreal,***
***Hag an deiz ewit poanial ;***

***An de sklær, 'wit labourat,***
***Dihun spered ha lagat !***

---

**Et encore une demi-journée de ma peine, avec celle de ma pauvre bête ;**

**Je l'ai appris, et je ne l'oublierai plus :**



**Open ur pennad deùeh**
**Me foén, ha poén me lon keh ;**

**Ur gentel d'ein zou bet groeit :**

*En Eutru Doué en des reit*

*De vab dén en noz du dal*
*Eit kousket hag evreinal ;*

*En noz du eit evreinein,*
*Hag en dé eit poéniein ;*

*En dé sklér, eit labourat,*
*Dihun spered ha legad !*

---

*Le bon Dieu à l'homme*

*A donné la nuit sombre pour dormir et rêver ;*

*La nuit pour rêver, et le jour pour peiner ;*

*Le jour clair pour travailler, l'esprit et l'œil en éveil !*



IX

## AR MARC'HADOUR BONEDO KOTON

Eur marc'hadour yaouank a ye dre 'n Amerik,
War e gein eur valisennik
Leun-tenn a vonedo koton ;
En e zorn eur vaz tenv, hag ekreis e galon
Eun tammig lorc'h, gant eur joa don,
O sonjal 'teufe da vea
Eun de, war bouez labour hag amzer, pinvik-mor :
Rak labour hag amzer ne reint, na petra 'ta ?
'Met kriski-kriski an tenzor
A zant, pellik zo, bep ma ha,

---

LE MARCHAND DE BONNETS DE COTON

Un jeune marchand allait par l'Amérique, sur son dos une petite valise toute pleine de bonnets de coton ; dans sa main un gros bâton, et au fond de son cœur un petit grain de vanité, avec une joie profonde, en pensant qu'il deviendrait un jour, à force de travail et de temps, riche comme la mer : car travail et temps ne feront, bien entendu, qu'accroître, accroître toujours

'Chech ponneroc'h war e ziskoa ;
Hag en devo 'n dudi neuze, hag an enor
Da zouten, d'e dro, e gerent
O deus 'vitañ poaniet kement....

Pa n'oa sonj d'añ nemet da vad,
'Stase, oc'h heul seder e hent,



le trésor qu'il sent, depuis quelques instants, à chaque pas tirer plus lourdement sur ses épaules ; et qu'il aura le plaisir alors, et l'honneur de soutenir, à son tour, ses parents qui ont tant peiné pour lui....

Comme il ne pensait qu'à bien, ainsi, en suivant gaîment sa route, la nuit le surprend dans un boi: Après avoir fait un bout de prière, las, épuisé, prè

An noz hen zoupren 'bars eur c'hoad.
Goude ober eun tam peden,
Skwis-divi, etal eur ween
War ar yeod 'n em led da gousket
Hep golc'hed na matalasen :
Pa ne oa ket, 'renke tremen ;
Hep matalasen na golc'het,
'Wit dilhad-noz, ne laran ket :
Dious e bakad en deus tennet
Eur bonet
Ha laket 'nañ klok ha kempen
War e ben.

'Vel eur bugel,
'Zo chouchet ez
En e gavel
'Lec'h hen luskel
Zioul, gant evez
Glin e vam gez,

---

d'un arbre sur l'herbe il s'étend pour dormir, sans couette ni matelas : comme il n'y en avait pas, il fallait s'en passer ; sans matelas ni couette ; pour un vêtement de nuit, je ne dis pas : de son paquet il a tiré un bonnet et se l'est adapté bien exactement sur la tête.

Comme un enfant, douillettement bordé dans son berceau où le balance avec un doux soin le genou de

A c'hoerz, p' em wel
Pintet uhel
War brec'h eun el,
Setu 'n den paour
Douget pell, pell
'Bars eur vro well,
War diwaskell
Eun hunvre aour.

Pa zihun, d'antronoz-beure,
Da leoiata arre
E krog 'n e valisen. O pegen skanv eo deut,
Ha pegen treut !...
Ma·Doue !
Hi zo goullo ! eul laer bennak
A zo et gantañ e zanve

---

sa bonne mère, rit en se voyant perché, haut, sur le bras d'un ange ; voilà le pauvre homme porté loin, bien loin, dans un pays meilleur, sur les ailes d'un rêve d'or.

Quand il s'éveille, le lendemain matin, pour faire des lieues encore, il prend sa valise. Oh ! combien elle est devenue légère, et combien maigre !... Mon Dieu ! Elle est vide ! quelque voleur a emporté son bien, tandis qu'il sommeillait, joyeux, sur le gazon tendre ! Adie toute sa joie ; adieu, visions heureuses qui lui mo

P'edo e hun, laouen, war al letonen wak !
Kenavo d'e holl levene ;
D'ar gweledigezio euruz
A ziskouee d'eañ eur bed ken dudiuz !
Heñ 'zav e zaoulagad tristik, d'em glem d'an ne....
Petra 'wel tro-war-dro, er gwe ?
Toud e vonedo kes war ben peb a varmous !
Hag i ober tailho, jestro hanval d'e re ;
Krizañ o fri taltous,
Ha dougen, 'veltañ, kroec'h
Daoulagad ha divrec'h ;
C'hoarzet 'n ije aoalc'h, paneved e oall-nec'h !

Komz a ra d'e gant eur vouez dous :
— Arri so de, 'peus ken ezom bonedo noz,
Rentet 'ne d'iñ eta, mar plich ! — 'N eur yez babous
Ec'h eilgeriont d'eañ gant mil ha mil chabous

---

traient un monde si délicieux ! Il lève les yeux, pour se plaindre au ciel... Que voit-il de tous côtés, dans les arbres ? Tous ses pauvres bonnets, chacun sur la tête d'un singe ! Et eux de faire des grimaces, des gestes semblables aux siens ; de froncer leur nez camus, et de porter, comme lui, en haut, yeux et bras ; il en aurait assez ri, n'était sa grande angoisse !

Il leur parle avec une voix douce : — Le jour est arrivé, vous n'avez plus besoin de bonnets de nuit ;

O satouilhat, dious o giz koz,
Treo a c'hragouilh, drouilh-drast, aleiz o bego zauz.

Neuze, 'vat, 'teu da valañ groz ;
Ha warne, gant eun ton grignous,
'Mañ foultradi naouspet malloz :
— 'C'han ta, chakerien trousk ! paouezet drailhañ plous,
Ha taulet ma bonedo traou !...
Ne c'houlet ket ? Arraou, treo didalve, arraou !
Arraou ! Mibien an diaoul ! Et gantañ, loened lous ! —
Krosmoladeg 'n eus 'vit respont.
Pa zonj eo goab dioutañ 'reont
Gant o gront,
'Sav e zorn sarret, d'o gourdrous.

---

rendez-les-moi donc, s'il vous plaît ! — En une langue babouine ils lui répondent par mille et mille charabias, en bredouillant, selon leur vieille mode, des choses qui gargouillent pour s'échapper de leurs mufles bègues.

Pour le coup, il s'exaspère, et sur eux, d'un ton grondeur, il lâche une bordée de malédictions : — Hé ! mâcheurs de vermine ! cessez de hacher de la paille, et jetez mes bonnets en bas !... Vous ne voulez point ! haro, coquins, haro, haro ! Fils du diable, allez av lui, sales bêtes ! — Un concert de murmures fut

I ra d'eañ, dioustu, kemendall, heb nep spont.
Kemer 'ra mein a vozado
Hag o zaul d'e ; hogen al laeron divergont
'Stlap outañ, diwar o branko,
Kraou koko ;
Eur grizilhad a strakl hag a ra goall-vlonso :
Ponner ha kalet e 'r frouez-hont,
Ha kals tenvoc'h 'wit kraou hon bro.
Muioc'h a zroug 'n ije bet c'hoas,
Paneved an ijin
'N oc da drei ar vilin
'Us d'e ben gant e vas
O vont, o tont mibin,
Ha skei a glei, a zeo.

---

réponse. Pensant qu'ils se moquent de lui par leur grognement, il lève le poing pour les menacer. Ils lui en font autant sur-le-champ, sans aucune peur. Il prend des pierres à poignées et les leur jette ; mais les larrons sans vergogne lui lancent, de sur leurs branches, des noix de coco ; grêle qui craque et fait de rudes meurtrissures : cette espèce de fruit est lourd et dur, et bien plus gros que les noix de notre pays. Il aurait eu plus de mal encore, n'était la ruse qu'il eut de faire le moulinet au-dessus de sa tête avec son bâton, allant, venant agilement et frappant à droite, à gauche.

Ar c'haouad-ze oe rust ha berr ;
Mes arri oa hon den, warlerc'h e fineseo,
Yannig didra 'vel 'rauk ; 'wele mann ken d'ober.
Setu heñ 'ta, en dizesper,
A ya da ziframmañ e vleo.
Neket, 'vat, eur guchennad kreo
'Zo deut gantañ 'n e zorn ; e voned koton eo.

E drubuilh
Ra d'añ skuilh
Daero puilh
A c'hlac'har
Hag a ruilh,
Gliz klouar,
War hemañ,
'N diweañ !

---

Cet orage fut violent et court ; mais notre homme se trouvait, après ses finesses, Gros-Jean comme devant ; il ne voyait plus rien à faire. Le voilà donc, au désespoir, qui va s'arracher les cheveux. Mais ce n'est point une touffe de chevelure qui lui reste dans la main ; c'est son bonnet de coton.

Son trouble le fait verser d'abondantes larmes de douleur, qui roulent, tiède rosée, sur celui-ci, le dernier ! Alors il dit, criant, au comble de la fureur : —

Neuze 'lar
O skrijañ
En eur bar
Ar goasañ :
— 'Sort 'rafen deus unan ? Tapet 'nañ c'hoas, bremañ,
Kos skraperien daonet, hag et gant ar gonnar ! —
Ha flapañ 'r boned d'an douar.

Burzud ! O joa dispar !
'N oll varmouzien a ra 'veltañ ;
Ma tisken koton dious pep bar.
Biskoas n'oa bet gwelet, dious ma kont an histoar,
Hevelep koueadeg
Bonedo klupenneg :
'Vel eur vanden evned gwenn-kann
A ruz eur pennadig, luskellet en er splann,

---

Que ferais-je d'un seul ? Prenez-le encore à présent, vieux brigands damnés, et que la rage vous emporte ! — Et de flanquer le bonnet à terre.

Miracle ! ô joie sans égale ! tous les singes font comme lui, si bien que le coton descend de chaque rameau. Jamais on n'avait vu, à ce que raconte l'histoire, pareille chute de casques à mèche : comme une troupe d'oiseaux éclatants de blancheur, qui glissent un moment, bercés dans l'azur, et viennent, pour se repo-

Hag a zeu, 'wit kemer ehan,
Da blafa 'n eun havreg;
'Velse 'ha 'r bonedo lausket diwar bep brank
Goude troïdellañ eun tam, war 'n ezen c'houeg,
Da bladañ, stank,
En-dro d'ar pautr yaouank.

— Trugare, autrone losteg,
'Meañ, o serriñ prest e dreo, a lakas klenk
En e zac'h; trugare! birviken n'ankoueïñ
Ar gentel oc'h 'paoues rei d'iñ,
Hag a zisplegiñ d'ac'h 'n em yez, 'rauk kimiadiñ:
'Wid ober berz, me renk
'N em drei ha 'n em zistrei
Bep tu, a zeo, a glei;

---

ser, s'abattre dans un guéret; ainsi les bonnets, lâchés de chaque branche, après avoir tournoyé un peu sur la brise, s'aplatissent, serrés, autour du jeune homme.

— Merci, les messieurs à queue, dit-il, en recueillant prestement son bien, qu'il serra dans son sac; merci! jamais je n'oublierai la leçon que vous venez de me donner, et que je vous expliquerai dans ma langue, avant de prendre congé : pour réussir, je dois me tourner et me détourner de tout côté, à droite à gauche; et pour amasser de l'esprit, qui vaut plus que

Ha da zestum skiant
A dal mui 'wid arc'hant,
Sellet pis doareo treo, ha loened ha tud
'M e da bleal gante... Pa gaviñ-me pelloc'h
Devrezerien 'veldoc'h,
'Viñ ket sot 'vel oñ bet, pa ouveañ an trud ! —

---

de l'argent, examiner à fond les qualités des choses, bêtes et gens à qui j'aurai affaire.... Quand je trouverai désormais des imitateurs comme vous, je ne serai plus sot comme je l'ai été : je sais comment il faut les prendre ! —



## X

## AR C'HOZIAD HAG AN TRI DEN YAOUANK

---

Eur c'houeriad pewar-ugent vloaz,
Dispak e vleo gwenn war e skoaz,
A oa o planta er parkou
Koajou derv ha gwez avalou ;

Pa dremenas tri fautr eus ker,
Tri fautrig laouen ha seder ;
Hag o vont ebiou gant an hent,
An eil d'egile e larent :

— Kollet eo e benn gant hema,
Pa vez, hag heñ kos, o planta ;

---

## LE VIEILLARD ET LES TROIS JEUNES GENS

*(D'après La Fontaine.)*

Un vieillard de quatre-vingts ans, ses blancs cheveux flottants sur son épaule, était à planter dans les champs des chênes et des pommiers,

Quand arrivèrent trois gars de la ville, trois jeunes gars joyeux et alertes ; et en passant par le chemin, l'un à l'autre ils se disaient :

— Celui-là a perdu la tête, de planter, vieux comme

E benn gantañ a zo kollet ;
Ma zavfe ti, ne larañ ket.

— 'C'han ta ! 'meze o vousc'hoarzin,
Red eo laret n'oc'h ket goall-fin :
Petra dal d'eoc'h kement aked
'Wid eun amzer na welfot ked ?

Pegeit eta oc'h en gortos
Chom start war ho pipejou kos ?
Koulsoc'h eo d'ac'h brema sonjal
Er pec'hejou 'peus græt gwejall !

Kouls eo d'ac'h lezel pep preder
A zeu da vat gant hir amzer :

---

il est ; il a perdu la tête ; s'il bâtissait une maison, je ne dis pas !

— Eh bien ! s'écrièrent-ils en souriant, il faut avouer que vous n'êtes guère fin : que vous sert tant de soin pour un temps que vous ne verrez pas ?

Combien de temps vous attendez-vous donc à rester ferme sur vos vieilles quilles ? C'est plutôt le moment pour vous de penser aux péchés que vous avez faits autrefois.

C'est le moment pour vous de laisser tout projet (

Se na zere 'met d'an hini
A zo yaouank eveldomp-ni.

— Se na zere da zen ebet,
Na d'iñ, na d'eoc'h-hu kenneubet !
En deveus eilgeriet raktal
An den kos, o rei bronn d'e bal.



vient à bien avec un long temps : cela ne convient qu'à celui qui est jeune comme nous.

— Cela ne convient à personne, ni à moi, ni à vous non plus ! a répondu aussitôt le vieillard, en donnant le sein à sa bêche.

Pep tra, war an tam douar-man,
Pa vez deut ar pred, a zihoan ;
A vleunv awechou, ha bepret
A oenv... pa vez arri ar pret.

Neuden va deiziou hag ho re
Zo e dorn an Autrou Doue.
Pini ane da genta 'vo
Troc'het gant gweltre an Anko ?

Piou ac'hanomp, va fautred paour,
A welo an heol melen-aour
Goude 'n tri all eus hon fewar ?
N'ez eus nemet Doue a oar.

---

Toute chose, sur ce morceau de terre-ci, quand le moment vient, pousse ; fleurit quelquefois, et toujours se flétrit... quand le moment arrive.

Le fil de mes jours et des vôtres est dans la main du bon Dieu. Lequel sera le premier coupé par les ciseaux de la Mort ?

Qui de nous tous, mes pauvres gars, verra le soleil blond comme l'or après les trois autres ? Il n'y a que Dieu qui le sache.

Ema dalc'hmat hor c'houezaden
O termal beteg an termen ;
Beteg an termen diweza
'Ma 'vont diskwis, heb ehana.

Hogen, ha pa venn war an heur
Galvet dirag ar Barner meur,
Evitse me na gredfen ket
E ve va labour-ma kollet :

An derv-mañ a ray skeud, eun de,
D'ar re a vevo ma goude ;
Ar gwez-mañ a roy avalo
Ha jist, 'rei vad da dud ar vro.

---

Continuellement, notre souffle va, haletant, vers le terme ; vers le terme dernier il va sans se lasser, sans s'arrêter !

Mais, quand je serais sur l'heure appelé devant le Grand Juge, pour cela je ne croirais pas que mon travail de ce moment fût perdu :

Ces chênes fourniront de l'ombre, un jour, à ceux qui vivront après moi ; ces arbres donneront des pommes et du cidre, qui feront du bien aux gens du pays.

Ma ! difenn a rit d'an den fur
Kemeret poan d'o flijadur ?
Ar seurt mennoz breman endeon
A zo eur frouez c'houek d'am c'halon.

E danvat a c'hellan warc'hoas
Hag eun nebeut deveziou c'hoas ;
Me c'hell soken war ho peiou
Pedi Doue gant hoc'h eneou ! —

An den kos en doa laret gwir ;
Buez an tri-ze n'oe ket hir :
Unan, o vont d'an Amerik
'Wit dont ac'hane pinvidik,

Kent beza æt mat deus ar porz
A veuzas, daoust d'e griou-forz ;

---

Eh bien ! défendez-vous au sage de prendre de la peine pour leur plaisir ? Cette pensée, maintenant même, est un fruit doux à mon cœur.

Je puis le goûter demain et quelques jours encore ; je puis même sur vos tombeaux prier Dieu pour vos âmes ! —

Le vieillard avait dit vrai ; la vie de ces trois-là ne fut pas longue : l'un, allant en Amérique pour en revenir riche,

Avant d'être bien sorti du port, se noya, malgré s ;

Lammet oe 'n eil gant eun taul kri,
O klask brud ar vrezelidi;

An drede, 'oa chomet er ger
Da veva sioul ha dibreder,
P'edo 'tivarra eur wezen
A gouezas hag a varwas krenn.

Kriz vije 'r galon na oelze
Pa glewje doare an tri-ze;
P'he c'hlewje digant ar c'hoziad,
An daerou en e zaoulagad.

---

cris désespérés; l'autre fut enlevé par un coup cruel, en cherchant la gloire des guerriers;

Le troisième, qui était resté à la maison pour vivre tranquille et sans souci, étant à émonder un arbre, tomba et se tua net.

Dur eût été le cœur qui n'eût pleuré, en entendant l'histoire des trois jeunes gens; en l'entendant raconter par le vieillard, les larmes dans les yeux.



## XI

## AN AZEN GWISKET GANT KROC'HEN AL LEON

Eun azen em wisket e kroc'hen eul leon
Triouac'h leo tro-war-dro a daule ar spouron;
Ken ho pije gwelet ar chatal hag an dud
Rag eul loen ken dister tec'het, bras ha munud.

Pa gerze, lorc'h ennañ evel eur roue bras,
Alanig al louarn war e hent a gavas ;
Ha d'e spontañ muioc'h : — Prenvig douar ! 'mezañ,
Kerz diouziñ-me raktal, pe me ya d'as frikañ ! —

---

### L'ANE VÊTU DE LA PEAU DU LION

Un âne qui s'était vêtu de la peau d'un lion, à dix-huit lieues à la ronde jetait la terreur ; si bien que vous eussiez vu les bêtes et les gens devant un animal si chétif fuir, grands et petits.

Comme il marchait, aussi fier qu'un grand roi, il trouva sur son chemin le petit Alain le renard ; et pour l'effrayer davantage : — Chétif ver de terre ! dit-il, fuis loin de moi à l'instant, ou je vais t'écraser !

— Ma ! ma ! eme Alan, perak e teus komzet ?
Ma 'tije roet peuc'h n'em oa ket d'anavet,
Daoustañ ma out disneuz, dre va feiz a louarn,
Hag e teu 'mæs, lorgnek, eun tam beg da ziskouarn !

Me a oa aonik-dall pa 'z eo deut da vouez kre
D'am lakat dianken, euzus evel ma e :
Rak he ferc'hen, 'onn 'vat, eur goasañ tronpilher,
'Zo, da veañ 'widoñ, re veulbes ha ponner !

'C'han ta, autrou leon, ma n'oc'h ket eun azen,
Poent eo diskouez a zo kalon en ho kroc'hen :
Me 'wel eur pautr milin, eur vaz gantañ, arru,
Hag en deus da laret eun dra bennak d'ac'h-hu ! —

---

— Ah ! ah ! dit Alain, pourquoi as-tu parlé ? Si tu avais gardé le silence je ne t'aurais pas reconnu, quoique tu aies l'air gauche, sur ma foi de renard, et qu'il sorte, oreillard, un petit bout de tes oreilles !

J'étais aveugle de peur, quand ta voix forte est venue me tranquilliser, toute affreuse qu'elle est : car son propriétaire, je le sais bien, un terrible trompette, est, pour me vaincre, trop sot et trop lourd !

Eh bien donc, seigneur lion, si vous n'êtes pas un âne, voici le moment de montrer qu'il y a du cœur dans votre peau : je vois arriver un garçon de

Ha setu al louarn en e doull o lampat
Da zellet ac'hane seder ous ar flipat.
Paour-kæs azen ! Kaer 'n eus gwinkal ha diswinkal,
Ha blejal ken a lak an oll treo da strakal,

Seul-mui 'vez klask danta, seul-mui 'vez konnari,
Seul rustoc'h war e gein 'mañ ar fust o c'hoari...
Kals tud oa souezet p'edo ar pautr Martin
O kas a vazadou al leon d'ar vilin.

Meur a zod en em wisk e dilhad eun autro,
'Vez muioc'h stad ennañ 'vit pa ve penn ar vro ;

---

moulin, avec un bâton, et il a quelque chose à vous dire ! —

Et voilà le renard qui saute dans son trou pour regarder de là, tranquillement, le combat. Pauvre âne ! il a beau ruer et regimber, et braire de façon à faire tout craquer,

Plus il cherche à mordre, plus il est en rage, plus rudement sur son dos le bâton joue.... Bien des gens étaient surpris quand le gars Martin menait à coups de trique le lion au moulin.

Plus d'un sot revêt des habits de monsieur, et il a

Gortoet, ma zud keis, ha mar tigor e veg
E teuio da skrijañ 'vel eun azen gorneg !

---

plus de vanité que s'il était le chef du pays ; attendez, mes bonnes gens, et s'il ouvre le bec il va se mettre à braire comme un âne bâté (1).

(1) En bret. « un âne cornu », expression courante pour désigner un ignorant.



## XII

## AR GELIONEN HAG AR C'HAR

---

En eur sao tenn, heol a bep tu,
War eun træz tanau 'vel ludu,
C'houeac'h pikol marc'h, gant kals a veac'h,
A chache eur c'har gant ar c'hreac'h.

Ne vane den ennañ, avat :
Bras ha bihan a yæ war droat
Gant truez ous al loened keis
'Oa c'houeza, c'houezi, skwis-direis.

---

## LE COCHE ET LA MOUCHE

Dans une montée rude, du soleil de tout côté, sur un sable fin comme cendre, six grands chevaux, avec beaucoup de peine, tiraient un coche en haut.

Il n'y restait personne, bien sûr : grands et petits allaient à pied, par pitié pour les pauvres bêtes qui suaient, soufflaient, harassées.

Setu ma tibouf d'o skoazel,
Eur gelionen a denn-askel;
Gwech war unan, gwech war eun all
E sailh broud-divroud, o voudal.

Evel ma red dreoll, buhan,
Eur c'horonal 'kreis an emgann
D'eünañ e dud, ha d'o zikour
Da drec'hi war an enebour,

Hi a c'hournij du-ma, du-hont,
A zeou, a gleiz, en eun taul-kont;
A ra eun azezig, gant pres,
War fri chaotret ar pautr harnes;

Panevet hi, war he menno,
N'afe biken an treo endro;

---

Voici que survient à leur secours une mouche, à tire-d'aile; tantôt sur l'un, tantôt sur un autre elle saute, piquant, piquant en bourdonnant.

Ainsi que court partout promptement un colonel au milieu de la bataille pour diriger ses hommes et les aider à vaincre l'ennemi,

Elle voltige de ci, de là, à droite, à gauche, en un instant, s'assied un peu, à la hâte, sur le nez bourgeonné du charretier;

Sans elle, à son avis, les choses n'iraient jamai ;

Hi eo a ro nerz da bep gar,
Hag a ra mont war rauk ar c'har.

— Ar re-nes, 'mei, zo dibreder,
Pa lezont d'iñ pep tra d'ober :
Ha ne c'hellfent ket, kouls ha me,
Rei eun taul dorn d'ar c'hezeg-ze ?

'Mañ eur manac'h o pedi c'houek.
Daoust hag eo 'n amzer, lezourek ?
Eur vroeg a gan a-bouez he fenn :
Pesort vad gant he c'hanaouen ?

Darn-all zo 'kauzeal : tud sot,
Pa dlefent bounta war eur rot ! —
Gant ar zonjou-ze, hon loenig
O vouboual 'n he c'horn-boudig

---

c'est elle qui donne de la force à chaque jambe et qui fait avancer le char.

— Ces gens-là, dit-elle, sont bien insouciants, de me laisser tout à faire ; est-ce qu'ils ne pourraient pas, comme moi, donner un coup de main à ces chevaux ?

Un moine prie dévotement. Est-ce que c'est le moment, paresseux ? Une femme chante à tue-tête : quel bien produit sa chanson ?

D'autres causent ; les imbéciles, quand ils devraient

A drubuilh an oll goas-oc'h-goas.
O vezañ grommet eur c'hi bras
'Oa 'drenv ar c'har o kerzet treus,
E oe lonket gantañ, dre reus.

Pet den er bed a zo kelion
A c'houl rei d'ar c'hezeg kalon
Hag ali mat da bepini ?
Kelion fur, evez ous ar c'hi !

---

pousser à la roue ! — Avec ces idées, notre bestiole, faisant tinter sa musique bourdonnante,

Importune tout le monde de plus en plus. Ayant agacé un grand chien qui suivait la voiture en marchant de travers, elle fut avalée par lui, pour son malheur.

Que de gens au monde sont des mouches voulant donner aux chevaux du cœur, et un bon avis à chacun ! Mouches sages, prenez garde au chien !



## XIII

## AR BLEIZ HAG AN OAN

---

**An oanig paour a oa laouen**
**P'edo 'vragal 'kreis eur braden**
**A red enni eur oazig dour**
**Gant hec'h hiboudig flourik-flour.**

**Eur bleiz war yun o klask eur pred,**
**Siouas ! en deveus-hañ gweled ;**
**C'hoarzin a ra a-skrign e zent,**
**Hag e c'hourdrouz d'ezañ kerkent :**

---

**LE LOUP ET L'AGNEAU**

**Le pauvre agnelet était joyeux, quand il gambadait dans la prairie où coule un ruisselet, avec un murmure si doux.**

**Un loup à jeun, cherchant un repas, hélas ! l'a aperçu ; il rit en grinçant des dents, et le gronde aussitôt :**

— Perak out-te ken dievez
Da zont da stravilhañ ma goez ?
— Autrou bleiz, 'me 'n oan, aonik-tre,
Na it ket d'ober droug d'i-me,

Ma autrou ker, ha me ho ped !
Evañ ho tour me na ran ked,
Na banne dour n'am eus evet
Abaoe ma 'z oñ war ar bet.

— Daoust e larez emoun gaouiad,
Pe n'em eus ket a zaoulagad ?
— Salv ho kras, autrou, pa evfen,
Stravilha ho tour ne rafen,

---

— Comment es-tu si téméraire, de venir troubler mon ruisseau ? — Seigneur loup, dit l'agneau tout peureux, n'allez pas me faire du mal ;

Mon cher seigneur, je vous en prie ! Boire votre eau, je ne le fais pas, et je n'ai pas bu une goutte d'eau depuis que je suis au monde.

— Est-ce que tu prétends que je suis menteur, ou que je n'ai pas d'yeux ? — Sauf votre grâce, seigneur quand je boirais, je ne troublerais pas votre eau,

Pa 'z eo gwir emoun izelloc'h
Triouec'h kammed, evit nan oc'h.
— Tav d'iñ gant da zigareziou
Ha na glask mui ober tailhou :

Ha te gav d'it, gloanek pen-skañ,
Ne c'houzon ket petra larañ ?
Ouspen eur bloaz so e c'houzon
E teus drouk-komzet ac'hanon.

— Autrou ar bleiz, ho pet true,
Ha n'am sellit ket er c'his-se !
Eur bloaz so, ne oann ket ganet,
Pa n'emoñ ket c'hoas dizonet.

---

Puisque je suis plus bas, de dix-huit pas, que vous. — Fais-moi grâce de tes prétextes, et ne cherche plus à faire des grimaces :

Est-ce que tu crois, étourdie de bête à laine, que je ne sais pas ce que je dis ? Il y a plus d'un an, je le sais, que tu as dit du mal de moi.

— Seigneur le loup, ayez pitié, et ne me regardez point ainsi ! Il y a un an, je n'étais pas né, car je ne suis pas encore sevré.

— Ma [illegible] te, da vreur e oa.
— N'em eus hini. — Da gendirv, ta,
Pe unan all [illegible] da re :
[illegible] e [illegible],

Penn-deved, ha chas, ha tud,
Gant [illegible] pep seurt goall-vrud ;
Laret so [illegible] : [illegible] d'eoc'h,
Rak me [illegible] beva e peoc'h ! —

Hag hen war an oan 'vel bar-went...
Pa diredas eur c'hi kerkent,
Eur [illegible] ki, ha da harzal :
— Deus d'hen talvezet d'i-me raktal ! —

---

— Si ce n'est pas toi, c'était ton frère. — Je n'en ai aucun ! — Ton cousin, donc, ou un autre des tiens : avec votre mauvaise langue vous me faites,

Brebis, et chiens, et gens, dans ce pays toute sorte de mauvaise renommée ; on me l'a dit ; je vais me venger, car je veux vivre en paix ! —

Et lui, sur l'agneau comme un coup de vent... quand accourut un chien aussitôt ; un énorme chien, et d'aboyer : — Viens t'en venger sur moi, à l'instant ! —

Gwilhaouig kæs, dal ma glevas,
Buhan d'ar c'hoad a zistroas ;
Hag an oanig david e vam,
Ha laret d'ei e oall-estlam.

Ma neket bepret ar gwella,
Abeg ar re grenv e 'r c'hrenva,
Ken a ve eur c'hrenvoc'h digouet ;
Goudeze, ne lavarañ ket.

---

Le pauvre Guillot, dès qu'il entendit, vite au bois s'en retourna ; et l'agnelet vers sa mère, pour lui conter sa terrible frayeur.

Si elle n'est pas toujours la meilleure, la cause du fort est la plus forte, jusqu'à ce qu'un plus fort que lui arrive ; après, je ne dis pas.




## XIV

## AR BLEIZ DARE DA VERVEL

---

**Pa oa 'n e doull Gwilhaou ar bleiz**
**Gourvezet toc'horik, eun deiz,**
**Eur zell pis en deveus taulet**
**War e holl vuez dremenet.**

**— Ne dalfe ket hen nac'h, siouas,**
**Pec'her oñ bet, ha pec'her bras !**
**Ha koulskoude, war a gavañ,**
**N'oñ ket c'hoas deus ar re oasañ :**

---

**LE LOUP SUR LE POINT DE MOURIR**

***(D'après l'allemand de Lessing).***

**Comme Guillaume le loup était dans son trou, couché agonisant, un jour, il a jeté un regard attentif sur toute sa vie passée.**

**— Il ne servirait à rien de le nier, hélas ! j'ai été pécheur, et grand pécheur ! Et cependant, à ce qu'il me semble, je ne suis pas encore des pires ;**

N'eo ket bet bepret ma buez
Hini eul lazer didruez !
Eun deiz pa oann ekreis ar c'hoad,
N'em oa mennoz nemet da vad ;

Setu eun oanig dianket
Goall dieves ouziñ stoket ;
Heb ober droug d'ezañ, kerkent
'M eus-hañ laket arre 'n e hent.

Eur pennadig ac'houdeves
E ris gwell, c'hoas, d'eun danvades ;
Houmañ, warnoñ o foultradiñ,
Marv he mab a damalle d'iñ.

Krisoc'h 'widoñ 'vije kavet :
Me na ris van 'wit he c'hlevet

---

Ma vie n'a pas toujours été celle d'un assassin sans pitié ! Un jour que j'étais au milieu du bois, je ne pensais qu'à bien,

Voilà un agnelet égaré qui, très maladroitement, à moi se heurte ; sans lui faire de mal, aussitôt je l'ai remis sur sa route.

Un peu après, je fis encore mieux à une brebis ; celle-ci, me lançant des jurons, me reprochait la mort de son fils.

Plus cruel que moi se fût trouvé : je ne fis point mi

Hag e trois ma c'hein outi,
Daoust ne oa d'am heul den na ki ! —

Alan al louarn a laras
Da Wilhou gos, dal m'her c'hlevas :
— Gwir aoalc'h a larez, Gwilhou,
Da droiou-se 'welis o diou ;

Me oar e pez amzer, zoken,
'Tigouezas d'it ober 'velhen :
'Oa pa oas-te hanter-vouget
Gant eun askorn es koug staget ;

Ar pez askorn adreus 'n es koug
A zo bet d'it tennet dizroug
Gant Marc'haridig ar c'hwibon,
Hir he beg ha mat he c'halon. —

---

de l'entendre, et je lui tournai le dos, quoiqu'il n'y eût à me suivre homme ni chien ! —

Alain le renard dit au vieux Guillaume, dès qu'il l'entendit : — Tu dis assez vrai, Guillot, je fus témoin de ces deux aventures,

Je sais même à quel moment il t'arriva d'agir ainsi : c'est quand tu étais à moitié étranglé par un os resté dans ton cou ;

Ce gros os en travers dans ton cou, qui te fut extrait heureusement par Marguerite la cigogne, au long bec et au bon cœur. —

Ar mad a reomp a zo dister
Pa vez red d'eomp-ni hen ober ;
Hennes 'dle ket rei d'imp dizoan,
Pa vefomp war hon tremenvan.

---

Le bien que nous faisons est sans valeur, quand nous sommes forcés de le faire ; ce n'est pas celui-là qui doit nous rendre tranquilles, quand nous serons sur le point de mourir.



## XV

## AR BLEIZ HAG AR C'HI

*(Dioc'h galleg La Fontaine).*

---

**Eur bleiz n'oa 'met eur pez kroc'hen**
**Ous eur bern eskern, d'o c'hempen,**
**Gant penaus e ræ o micher**
**Ar chas oc'h harzal war al laer.**

**Ar bleiz-se a zigouez gantañ**
**Eur c'hi bras deus ar re vrasañ,**
**Pautr e vleo flour, leun 'gig ha goad,**
**Kollet e hent d'ezañ er c'hoad.**

---

### LE LOUP ET LE CHIEN

**Un loup n'était qu'une pièce de peau sur un tas d'os, pour les arranger, tant les chiens faisaient bien leur métier, d'aboyer sur le voleur.**

**Ce loup est rencontré par un grand chien, des plus grands, gars au poil lisse, plein de chair et de sang, qui avait perdu sa route dans le bois.**

Dispenn anezañ en tammou,
C'hoant ober en devoa Gwilhou ;
'Met 'n ije bet kalzik a boan,
Rak eur pez-ki n'eo ket eun oan.

Ken-ze, gant e vouez ar c'houekañ :
— Demad d'ac'h, autrou ki, 'mezañ ;
'C'houlañ ket mar doc'h yac'h ha zart,
P'ho kwelañ ken tenv ha ken lart !

— Ma ! pa garfec'h, eme ar c'hi,
Ken blouc'h ha me e vijac'h-c'houi.
Breur kæs, red eo kwitat raktal
Ar c'hoajou hag ho puez fall.

---

Le déchirer en morceaux, Guillot avait envie de le faire ; mais il aurait eu pas mal de peine, car un gros chien n'est pas un agneau.

Aussi, de sa voix la plus douce : — Bonjour, seigneur chien, dit-il ; je ne demande pas si vous êtes bien portant et vigoureux, quand je vous vois ainsi gros et gras !

— Eh bien ! si vous vouliez, dit le chien, vous seriez en aussi bon état que moi. Mon pauvre frère, il faut quitter, bien vite, les bois et votre mauvaise vie.

M'hen lavar dre druez ouzoc'h,
N'ez eus hini a ve goasoc'h
Eget beva noz-deiz en aon
Da veza mouget gant an naon ;

Chom morc'hedus ha diassur
Hep dibri tam 'n ho plijadur,
Ha renkout 'n em ganna... paourik,
Deut ganiñ, c'houi vo ken sioulik !

— Petra vo ret d'iñ ober, 'ta ?
Eme ar bleiz. — Nemeur a dra :
Kas 'rauk ar re 'vez, tost d'ar ger,
'Vont 'tro, da noz, gant o bizier ;

---

Je le dis par pitié pour vous, il n'y a pas pire régime que de vivre nuit et jour dans la crainte d'être étouffé par la faim ;

De rester inquiet, incertain, sans manger morceau à votre plaisir, et d'être obligé de batailler... pauvret, venez avec moi, vous serez si tranquille !

— Que me faudra-t-il donc faire ? — Peu de chose : chasser ceux qui sont près du logis, à rôder, la nuit, avec leurs bâtons ;

Ober fistoulik d'ho mistri,
C'hoari gant bugale an ti ;
Hag ho kopr, evit kelo-ze,
A vo daou pe dri fred bemde ;

Pebez prejou, ma breurig ker !
Eskern koulmed hag eskern yer,
Tammou maout, ha kig ha kroc'hen,
Hag ober d'ec'h flourik, ouspen ! —

Gwilhaou ar bleiz, pa 'n deus klevet,
A zo deut joa en e speret ;
Joa en e galon a vleuas,
Ha gant karantez e oelas.

---

Faire des caresses à vos maîtres, jouer avec les enfants de la maison ; et votre récompense, pour si peu, sera deux ou trois repas par jour ;

Quels repas, mon cher petit frère ! os de pigeons et os de poules, morceaux de mouton, et chair et peau, et on vous fera des caresses, encore ! —

Quand Guillaume le loup a entendu, la joie est venue dans son esprit ; la joie dans son cœur a fleuri, et le tendresse il pleura.

Pa oa 'n e gichen o kerzet,
E welas goug ar c'hi uzet.
— Pesort eo ze ? 'mezañ. — Netra.
— Penaus ? — Kouls eo laret. — 'C'han ta ?

— Ar roll a vez ous ma stagañ
En deus græt se d'iñ, a gredañ.
— Ous ho stagañ, va mignon koant !
Ne redit ket lec'h m'ho pe c'hoant ?

M'ho lez neuze da lipat c'houek
Ho taou pe dri fred pemdeziek :
Pa rofec'h d'iñ ho pouez en aour,
Mar n'am be frankiz, me vo paour ! —

---

Comme il marchait à côté de lui, il vit le cou du chien usé. — Qu'est-ce que cela ? dit-il. — Rien. — Comment ? — Autant dire. — Eh bien ?

— Le collier qui m'attache m'a fait cela, je crois. — Qui vous attache, mon bel ami ! Vous ne courez pas où vous avez envie ?

Je vous laisse alors savourer vos deux ou trois repas quotidiens : quand vous me donneriez votre poids d'or, si je n'ai la liberté, je serai pauvre ! —

'Oa ket e c'her distaget mat,
Gant eur zailh prim 'mañ kwit er c'hoat ;
Eno, beteg hirio an deiz
E red dizalc'h Gwilhaou ar bleiz.

---

A peine son mot détaché, d'un saut vif il est parti dans le bois ; là, jusqu'à ce jour, court sans attache Guillaume le loup.



# XVI

## AR C'HI HAG AR STER

Meur a hini a ya goall-bell
Pa 'n deus ar mad, da glask ar gwell ;
Ha koulskoude, peurlïesa
Eo ar mad a vez ar gwella.

Eur c'hi a oa o vale bro
Eur pez kig gantañ 'n e c'heno ;
Abiou d'an dour pa dremenas,
Skeuden ar c'hig eno 'welas.

---

## LE CHIEN ET LA RIVIÈRE

Plus d'un va très loin, quand il a le bien, chercher le mieux ; et cependant, le plus souvent c'est le bien qui est le meilleur de tout.

Un chien voyageait, avec un morceau de viande dans la gueule ; en passant près de l'eau, il y vit l'image de la viande.

Hag heñ lezel e dam en hent,
D'en em deurel er ster kenkent ;
Hogen ne gavas mann enni,
'Met dare d'añ en em veuzi.

Goasoc'h oa : goude kemendall
Pa deuas emæs, gleb-dour-dall,
E oa æt e gig didrous-kaer
'Beg eur wezen, gant eur c'haz laer.

'Oann ket 'vit miret a c'hoerzin,
'Welet 'sort stum oa war o min :
Ar c'hi, traou, o sellet adreus ;
Misik, kroec'h, 'lipat flour e c'hweus !

---

Et lui de laisser sa proie sur la route, pour se jeter dans la rivière aussitôt ; mais il n'y trouva rien, que le danger de se noyer.

Et qui pis est, après cela, quand il sortit, aveuglé par l'eau qui le mouillait, sa viande avait été emportée subtilement au haut d'un arbre, par un chat voleur.

Je ne pouvais m'empêcher de rire, en voyant quel air ils avaient : le chien, en bas, regardant de travers ; et Minet, là-haut, se léchant délicatement les lèvres !



## XVII

## AR C'HAZ, AR GAEREL HAG AR C'HONIFL BIHAN

*(Dioc'h galleg La Fontaine)*

---

Ar gaerel, 'zo eun itron fin,
En em zilas, eur beurevez,
E ti eur c'honiflig. Se na oa ket diez,
P'edo Yann-vesk neuze pell eus e dam palez,
Mesk ar gliz hag an turkantin,
'Hober d'an heol neve al lez.

---

## LE CHAT, LA BELETTE ET LE PETIT LAPIN



Du palais d'un jeune lapin
Dame belette, un beau matin,
S'empara ; c'est une rusée.
Le maître était absent, ce lui fut chose aisée.
Elle porta chez lui ses pénates, un jour
Qu'il était allé faire à l'aurore sa cour
Parmi le thym et la rosée.

Goude peuri, lampat, trei ha distrei lirzin,
Hag heñ d'ar gær endro. Petra 'wel er prenestr,
Nemet Marc'harid koant 'tenna 'mæs beg he fri !
— Fi d'em Doue ! 'meañ, ha neket me 'zo mestr ?
Allas ! itron Godig, skarzet buhan ma zi ;
Tec'het deus a di ma zado
Evid ober lec'h d'e autro,
Pe me hiso warnoc'h kement raz 'zo er vro ! —
Plac'h he fri minaoued a respont dibreder :
— Pep tachen douar zo d'an hini he c'hemer.
Na bravañ penn-abeg, emei, d'hon em ganna :
Eun toull, ha n'afec'h-c'houi ebars 'met o ruza !
C'hoas pa ve eur c'hastel, me garfe gout perak
Ha pegouls, oe roet gant eul lezen bennak,

---

Après qu'il eut brouté, trotté, fait tous ses tours,
Jeannot lapin retourne aux souterrains séjours.
La belette avait mis le nez à la fenêtre.
— O dieux hospitaliers ! que vois-je ici paraître ?
Dit l'animal chassé du paternel logis.
Holà ! madame la belette,
Que l'on déloge sans trompette,
Ou je vais avertir tous les rats du pays. —
La dame au nez pointu répondit que la terre
Etait au premier occupant.
C'était un beau sujet de guerre,
Qu'un logis où lui-même il n'entrait qu'en rampant

'Wit birwiken, na petra 'ta,
Da Yann, mab pe niz Per, Jakez pe Wilhaouig,
Kentoc'h 'wit da Baul, pe d'iñ-me ?
— Ar c'hustum, ar c'hiz, 'me Yannig,
A eure d'iñ bezañ perc'hen reis em lojig,
Evel, 'rauk d'iñ, gwechall e oe
Ma zad kun, ma zad kos, ma zad, a re da re :
Pez a biaou ar re gos, war o lerc'h 'vez d'o map.
Ma c'homaer, daoust hag e sonj d'oc'h
'Ve furoc'h ho lezen : « Pep tra da neb a dap » ?
— Ma, ma ! 'mei, kwit krozal pelloc'h,
Mont da vezañ barnet gant an autrou Pilpouz. —
Hemañ a oa eur c'haz ginidik a Gervouz,
War e zrem eur min dousik-douz ;

---

— Et quand ce serait un royaume,
Je voudrais bien savoir, dit-elle, quelle loi
En a pour toujours fait l'octroi
A Jean, fils ou neveu de Pierre ou de Guillaume,
Plutôt qu'à Paul, plutôt qu'à moi. —
Jean lapin allégua la coutume et l'usage.
— Ce sont, dit-il, leurs lois qui m'ont de ce logis
Rendu maître et seigneur, et qui, de père en fils,
L'ont, de Pierre à Simon, puis à moi Jean transmis.
Le premier occupant, est-ce une loi plus sage ?
— Or bien, sans crier davantage
Rapportons-nous, dit-elle, à Raminagrobis. —

Tenv, lart evel eur c'ho, gant e grev flour ha hir,
A veve chouchedik, sioul evel eur zant plouz,
O paterat dalc'hmat, ker c'houek ha ken didrouz !
Hag a oa disket kaer kouls er gaou hag er gwir.

Dirak pautr e feuren voulouz,
Pa oa kontant Yann deus ar choas,
O deus timat konpariset.
Bisik a laras d'e : — Bugale, me ho pet,
Deut tostoc'h d'iñ amañ, p' am eus diskouarn kalet.
An oad zo kiriek d'iñ, siouas ! —
An daou loen dinec'h a dostas.
Kerkent ma wel ar vreutaerien
Tostik d'añ, kichen-ha-kichen,

---

C'était un chat vivant comme un dévot ermite,
Un chat faisant la chattemite,
Un saint homme de chat bien fourré, gros et gras,
Arbitre expert sur tous les cas.
Jean lapin pour juge l'agrée.
Les voilà tous deux arrivés
Devant Sa Majesté fourrée.
Grippeminaud leur dit : — Mes enfants, approchez,
Approchez, je suis sourd, les ans en sont la cause. —
L'un et l'autre approcha, ne craignant nulle chose.
Aussitôt qu'à portée il vit les contestants,
Grippeminaud le bon apôtre,

Bisik-pilpouz, o teurl a bep tu e zibaou,
A lak ane akord ous o dibri o daou.

Nag a gejer gwisket, deus ar re a zebr tud,
A lak d'en em glewet 'stase poblou munud !

---

Jetant des deux côtés la griffe en même temps,
Mit les plaideurs d'accord en croquant l'un et l'autre.

*Ceci ressemble fort aux débats qu'ont parfois*
*Les petits souverains se rapportant aux rois.*

LA FONTAINE.





## XVIII

## AN DAOU GAZ HAG AR MARMOUZ

**Daou gaz o doa tapet eur fourmach, ha neuze**
**N'hellent ket em glewet d'hen rannañ entreze;**
**Eno oa bec'h, avat, war al laeron lipous !**
**Ma tivizjont goulen ali gant eur marmous.**

---

LES DEUX CHATS ET LE SINGE.

*(D'après l'anglais de Dodsley)*

**Deux chats avaient attrapé un fromage, et alors ils ne pouvaient pas s'entendre pour le partager entre eux; c'est là qu'ils étaient en peine, les larrons gourmands, si bien qu'ils convinrent de demander conseil à un singe.**

Hennes oe laouen bras eus an enor d'o barn.
Penn-abeg ar breujou 'n eus troc'het en diou zarn,
Hag o laket en pep skudel eus eur balans
A blantas sonn a-blom gant kals a goustians.

— Gwelomp ! 'mezañ... Oc'ho ! hemañ zo re bonner ! —
Hag heñ dantañ ebars, ha lonkañ eun tam kaer
Da gonpeza 'r poueziou ; 'met, sellet ar chans fall !
En em gavas kenkent ponneroc'h an tu all.

Pesort 'raje, nemet krigi, barner gwirion,
En eil darn ? Ar c'hejer a nec'has, ha gant aon
E c'harmjont : — Paouezet ! roet d'imp peb a dam,
Ha ni a yei kontant d'hen dibri heb estlam.

---

Celui-ci fut très content de l'honneur de les juger. Il a coupé l'objet du litige en deux parties et les a mises chacune dans le plateau d'une balance qu'il planta droit, d'aplomb, avec beaucoup de conscience.

— Voyons ! dit-il... Oh ! oh ! celui-ci est trop lourd ! — Et de mordre dedans et d'avaler un beau morceau, pour égaliser les poids ; mais voyez la malechance ! l'autre côté se trouva aussitôt plus lourd.

Que pouvait faire le juge loyal, sinon grignoter l'autre morceau ? Les chats s'inquiétèrent, et de peur crièrent : — Assez ! donnez-nous à chacun un morceau, et nous irons, satisfaits, le manger sans esclandre !

— Mar doc'h kontant, eme 'r marmouz, ar Reiz n'eo ket;
'Vez ket eur seurt kuden ken prim-ze diluiet :
Pa vez tennet emæs Balans al Lezennou,
N'aje ket 'rauk, nemet even mat e boueziou. —

Hag heñ derc'hel d'ober eun tu pe du dantad,
Ken a yæ an diou zarn bepret war vihanad;
Hag heñ derc'hel d'ober dantad eun tu pe du,
Ken a zeue 'n diou zarn da voanat mu-ous-mu.

Ar c'hejer keis, spontet evit mat, hen pedas
Da rei d'e, hep kemer ken poan, pez 'vane c'hoas.
— Goustadik, mignoned ! ma gwir, na petra ta,
A renkañ kaout kenkouls ha c'houi, da vihana :

---

— Si vous êtes satisfaits, dit le singe, le Droit ne l'est pas : un pareil écheveau n'est point débrouillé si vite ; quand on a exhibé la balance des lois, elle ne peut s'en aller, que ses poids ne soient en parfait équilibre. —

Et lui de continuer à donner d'un côté ou de l'autre un coup de dent, si bien que les deux parts allaient en diminuant; et lui de continuer à donner un coup de dent d'un côté ou de l'autre, si bien que les deux parts s'amincissaient de plus en plus.

Les pauvres chats, effrayés pour tout de bon, le prièrent, sans plus prendre de peine, de leur remettre ce qui restait encore. — Minute, les amis ! il faut, n'est-il pas

An dilerc'h-se a zo gopr ma c'harg enorus. —
Ha tapout en diou zarn, hag o floupañ fonnus ;
Ha pa oa deut ingal balans-meur al lezen,
E troas didrous kaer e lost d'ar vreutaerien.

---

vrai ? que j'aie ce qui m'est dû, aussi bien que vous, pour le moins ;

Ce restant est l'indemnité de mon honorable charge. — Et de saisir les deux parts, et de les engloutir promptement ; et comme la grande balance de la loi était équilibrée, il tourna bien tranquillement sa queue aux plaideurs.





# XIX

## AN DAOU VREUTAER BIHAN

Daou vugel a zeue deus skol
O c'hoari ha c'hoerzin laouen,
Pa zavas entreze 'n eun taul,
Broc'hadeg ha giriou diroll.
Petra oa kauz d'an abaden ?
Eur graouen ;
Mann 'met eur graouennig o deus kavet en hent.

---

LES DEUX PETITS PLAIDEURS

Deux enfants venaient de l'école en jouant et riant gaîment, quand tout à coup s'éleva entre eux une dispute, avec des paroles malsonnantes. Qu'est-ce qui

Unan, o soubla prim, a zerr ar gavaden ;
Egile 'vout warnañ kenkent,
Ma lam ar frouezen dious e zorn.
Setu-int 'n em chakat, 'n em c'hourdrous, ha sourral
'N eur daul sellou ken du, a-gorn,
Ha daou gi arloupet war ar memes askorn
'Zo roc'h-diroc'h, 'vel moc'h gant soroc'h oc'h oc'hal.

Neuze 'teuas eur skolier all,
'Oa brasoc'h ewite, da dremen dre al lec'h.
— C'han ta ! pautred, 'mezañ, c'han ta ! pesort c'hoarv
Ma rit ar seurt arweziou fall ? [d'ec'h,
Kentoc'h 'wit mont d'en em dourtal,
Diskleriet d'iñ an dra, dousik, plen ha leal ;
Ha me a zivizo piv 'n eus gwir, piv 'n eus gaou. —

---

était cause de la querelle ? Une noix ; rien qu'une petite noix qu'ils ont trouvée en route.

L'un, se baissant vivement, ramasse la trouvaille ; l'autre le pousse aussitôt, si bien qu'il lui arrache le fruit de la main. Les voilà qui se chamaillent, se menacent et grognent, en jetant des regards aussi noirs, de côté, que deux chiens acharnés sur le même os, qui ronflent, ronflent comme des pourceaux grondant avec fracas.

Alors un autre écolier qui était plus grand qu'eux vient à passer par là. — Holà ! les gars, dit-il, holà ! qu'est-ce que vous avez à faire de si mauvaises mines

P'o deus asantet, e stagjont
Da zisplegañ anat o c'hont.
— Ar graouen-ma, me Yann, zo kiriek d'hon breujaou;
Hi zo d'iñ, sur : me 'm eus he gwelet da gentañ !
— Tra ! tra ! d'iñ-me eo, 'me Wilhaou,
He zerret am eus arauk d'añ ! —
Ha kranchat 'n o dorn deou, o daou;
Hen sevel, ha laret : — Gwir eo, m'hen tou ru-glaou ! —

Ar pautr bras a furch 'n e c'hodel,
A denn ac'hane eur gontel;
Ha, digor-frank gante daoulagad ha diskouarn,
O tibluska 'r graouen, a ra diouti taer darn ;
Neuze 'lar war eun ton uhel,
Ec'his pa ve braket 'n eur gador-vrec'h lezvarn :

---

Plutôt que de vous heurter comme des béliers, expliquez-moi la chose, de façon calme, simple et loyale; et je déciderai qui a raison, qui a tort. — Ils y consentent, et se sont mis à raconter nettement leur affaire.

— Cette noix, dit Jean, est l'objet de nos débats ; elle est à moi, pour sûr : je l'ai vue le premier ! — Pas du tout ! elle est à moi, dit Guillaume ; je l'ai ramassée avant lui ! — Et de cracher dans leur main droite, tous deux ; et de la lever, en disant : — C'est la vérité, je le jure rouge comme braise ! —

Le grand garçon fouille dans sa poche, en tire un

— Klewet an diou gevren ganiñ en o c'haujo
Pen-da-ben, 'vel ma c'houl Levr-meur al Lezenno;
Me, Barner dibabet, a ro :
Eur grogilhen da Yann, dre m'en deus-hi gwelet;
'N eil grogilhen da Wilh, rak ma 'n eus-hi serret;
Hag ar voeden d'iñ-me, 'vit bezañ o barnet...
Mont pepini d'ar ger en peuc'h, ha kwit frejo,
Pa n'eo bet hucher 'bet en dro ! —

Ha n' vije ket bet well, kouls da Yann ha da Wilh,
Ranna sioul o c'hraouen 'treze, boed ha kregilh ?

---

couteau ; et devant leurs yeux grands ouverts comme leurs oreilles, épluchant la noix, il en fait trois parts ; puis il dit d'un ton élevé, comme s'il trônait sur un fauteuil de tribunal :

— Ouï les deux parties par moi en leurs dires, d'un bout à l'autre, comme le veut le grand livre des lois ; moi, juge élu, je donne : une coquille à Jean, parce qu'il l'a vue ; l'autre coquille à Guillaume, parce qu'il l'a ramassée ; et l'amande à moi-même, pour les avoir jugés... Que chacun aille chez soi en paix, et sans frais, puisqu'on n'a fait marcher aucun huissier ! —

N'eût-il pas mieux valu, tant pour Jean que pour Guillot, partager la noix entre eux, amande et coquilles ?



## XX

## AR VALAFEN

---

'Mañ Jorj 'c'hoari en liorz e dad,
Hep sonj d'ezañ nemet da vad ;
Pe, mar teu 'n e bennig reo-all,
N'a ket da glask hageñ vent fall.

O na kaerat eur valafen
'Zo nij-dinij en e gichen ;
'Zo nij-dinij en e gichen,
Hag a blaf sioul war eur rozen !

Biskoas ne welas ar bugel
Livou 'vel war he diwaskel.

---

## LE PAPILLON

Georges est à jouer dans le jardin de son père ; il ne pense qu'à bien, ou, si dans sa petite tête se présentent d'autres pensées, il ne s'inquiète pas de savoir si elles sont mauvaises.

Oh ! quel beau papillon vole, de-ci, de-là, près de lui ; vole, de-ci, de-là, près de lui, et s'abat tranquillement sur une rose !

Jamais l'enfant n'avait vu couleurs pareilles à celles

D'he zapout e teu prim, a-skrap...
Broudou lem an drein eo a dap,

Broudou lem a rog beg e viz ;
Ha kwit ar valafennig vriz !
Ha kwit ar valafen, ken splan
Gant he c'hammigellou buhan,

He diwaskellig skañ pa hij
A vleuñ da vleuñ dre ma c'hournij ;
A vleuñ da vleuñ dre ma c'hournij
Evel eur wenanen fich-fij.

War he lerc'h Jorj a lam gant reuz,
Duma, duhont, ahet, adreuz ;
E dreid pen-da-ben d'al liorz
A flastr bleunv ha louzou ; n'eus forz !

---

de ses ailes. Pour le saisir, il accourt, la main tendue... Des pointes aiguës d'épines, voilà ce qu'il attrape ;

Des pointes aiguës qui déchirent le bout de son doigt ; et il est parti, le petit papillon diapré ! il est parti, le papillon si brillant dans ses sautillements rapides,

Quand ses petites ailes légères s'agitent, comme il voltige de fleurs en fleurs ; comme il voltige de fleurs en fleurs, ainsi qu'une abeille affairée.

A sa suite, Georges s'élance avec ardeur, ici, là-bas, tout droit ou de côté ; ses pieds, d'une extrémité à l'autre du jardin, écrasent fleurs et plantes ; n'importe !

Ne zell nemet ous al loenig
O tispleg e vantel binvig
A luc'h gant moug hag aour dreoll
Dindan bannou klouar an heol.

'Pen al lïorz hi zo arru ;
He zeaud-tronpilh a zun bleuñ ru
War eur ween-bechez tener
A gresk a-harp ous ar voger.

Jorj a grog er blanten yaouank,
Hag heñ pignal a vrank da vrank ;
Ar valafen zo tapet just ;
Ar ween 'dor, Jorj a gouez rust !

Pa zav e izili blonset,
Gant glac'har Jorjig 'n eus gouelet.

---

Il n'a de regards que pour l'insecte qui déploie les richesses de son manteau, tout luisant de pourpre et d'or, sous les tièdes rayons du soleil.

Le papillon est arrivé au bout du jardin ; sa langue en forme de trompe suce les fleurs rougissantes d'un tendre pêcher qui croît, attaché au mur.

Georges saisit le jeune arbre, et grimpe de branche en branche ; le papillon est pris d'un coup net ; l'arbre casse, Georges tombe rudement !

Quand il se lève, les membres meurtris, Georget a

'Wit ar blijadur a glaske,
Siouas ! kerse zo deut neuze.

Paourkæs loen e vantel voulouz
Marv, zo 'n e zorn eur bern poultr louz ;
E galon lar d'añ 'n eus græt fall
Hag e teuy e dad da grozal !

---

pleuré de douleur ; pour le plaisir cherché, hélas ! il n'a eu que regret, alors.

La pauvre petite bête au manteau de velours, morte, est réduite, dans sa main, en un tas d'immonde poussière ; son cœur lui dit qu'il a mal fait, et que son père grondera !



# XXI

## ALLELUIA

*Psalm CXLVIII*

---

*Bonum est confiteri Domino, et psallere nomini tuo, Altissime.* (Ps. XCI.)
**Mad eo meuli ar Meurbed-Uhel,**
**Mad eo kana d'e hano santel.**

Meulit an Autrou en nenvo ;
Meulit-Hañ kaer, o c'houi a zo
Uhel, uhel 'n e splanderio !

Meulit Doue, an oll Æled ;
Ra vo meulet ha kanmeuled
Gant e holl arme askelled.

---

ALLELUIA.

*Psaume CXLVIII*

Il est bon de louer le Seigneur, et d'exalter le nom du Très-Haut.
(Ps. XCI.)

Louez le Seigneur dans les cieux ; louez-le bien, ô vous qui êtes là-haut, là-haut dans ses splendeurs.

Louez Dieu, tous les anges ; qu'il soit loué et exalté de toute son armée ailée.

Meulit-Hañ, heol, meulit-Hañ, loar,
O lugerni war an douar ;
Stered flam, kanit holl e c'hloar.

Bolz an nenvou, ken glas ha splan,
Koabrennou dour, skanv ha buhan,
Larit meurdez e hano glan.

Rak Heñ en deus eur gir laret
Hag an holl-ze a zo bet gret ;
Gant eur gomz en deus o c'hrouet.

Laket en deus krouadurien
Da badout 'veltañ da viken :
Tra na zav enep d'e lezen.

---

Louez-le, soleil, louez-le, lune, en luisant sur la terre ; étoiles flamboyantes, chantez toutes sa gloire.

Voûte céleste, si bleue et brillante, nuées humides, légères et rapides, dites la majesté de son saint nom.

Car il a dit un mot, et tout cela a été fait : d'une parole il a tout créé.

Il a donné à des créatures de durer comme lui à jamais ; rien ne résiste à son ordre.

Loue-le, terre, et toi, mer profonde, avec tes mon

Meul-Hañ, douar, ha te, mor don,
Gant dragoned bras eur spouron
A verv 'n es toullou 'vel merion.

Erc'h ha skorn, tan ha kurunou,
Kazarc'h, ha c'houez an arneviou
A zeven e c'hourc'hemennou ;

Meneziou bras, krec'hiou izel,
Gwez glas warne 'vel eur vantel
A vez hejet gant an avel ;

C'houi, loened gouez ; ha c'houi, chatal,
Aer o stleja, pesk o nanvial,
Eün bris en ær o c'hournijal ;

---

tres d'une taille effroyable qui s'agitent dans tes abîmes comme des fourmis.

Neige et glace, feu et tonnerres ; grêle, souffle des tempêtes, qui exécutez ses lois ;

Grandes montagnes, humbles collines couvertes d'un manteau d'arbres verts que secoue le vent ;

Vous, bêtes sauvages ; et vous, troupeaux, serpent qui rampes, poisson qui nages, oiseau de couleurs variées qui voltiges en l'air ;



Roueed kuruned-aour ; ha c'houi
'Zo er bed-mañ o zujidi ;
Neb 'ra lezen, neb dle senti,

Pautred, merc'hed, yaouank ha kos,
Meulit an Autrou deiz ha nos ;
D'ezañ hepken eo dlet bennos !

An Hini 'zo uhel e c'hloar
Dreist d'an nenvou ha d'an douar,
'N eus græt d'e bobl madou dispar.

Ra zavo 'ta dreist pepini
O c'hanaouen a veuleudi
E vugale, mibien e di.

---

Rois couronnés d'or ; et vous qui êtes, en ce monde, leurs sujets ; quiconque fait la loi, quiconque doit obéir ;

Garçons, filles, jeunes et vieux, louez le Seigneur jour et nuit ; à Lui seul est due la reconnaissance !

Celui dont la gloire est souveraine au-dessus des cieux et de la terre, a comblé son peuple de biens incomparables.

Qu'ils élèvent donc au-dessus de tout autre leur chant de louange, ceux qui sont ses enfants, les fils de s maison !

— Gloar d'an Drinded ! gloar pen-da-ben
Digant hec'h oll grouadurien,
A viskoas, brema, da viken !

---

Gloire à la Trinité ! gloire suprême de la part de toutes ses créatures, de toute éternité, maintenant, à jamais !



# TOUR AN ARVOR

Cette pièce et les deux suivantes sont extraites du *Barzaz-Breiz* de H. de la Villemarqué, grâce à l'aimable autorisation que nous ont accordée les éditeurs de ce livre à bon droit fameux, MM. Perrin (librairie Académique Didier, Paris). Le premier texte et le troisième, en dialecte de Cornouaille, sont reproduits presque littéralement, sauf quelques changements d'orthographe. Quant au second, « Le prêtre exilé », en dialecte de Vannes, j'ai cru devoir parfois le remanier légèrement, au point de vue de la forme. On peut voir, du reste, dans la troisième de mes *Etudes vannetaises* (extraites de la *Revue Morbihannaise*), Vannes, 1894, qui est consacrée au *Barzaz-Breiz*, la rédaction originale, ou peu s'en faut, de cette touchante élégie de l'abbé Nourry, le prêtre breton exilé pendant la Révolution (p. 58-64).



# XXII

# TOUR AN ARVOR

---

I

— Piou ac'hanoc'h-hu a welaz, — mordud, —
E beg an tour, e ribl an treaz,
E beg tour krenn kastel Arvor
Daoulinet itron Azenor ?

— An itron hon eus-ni gwelet, — autrou, —
E prenestr an tour daoulinet,

---

## LA TOUR D'ARMOR

*(Traduit du Barzaz-Breiz.)*

I

— Quelqu'un de vous, marins, en passant par la grève,
A-t-il vu sur la tour d'Armor
Pieuse comme un ange et belle comme un rêve,
A genoux, la dame Azénor ?

— Oui, seigneur, dans sa tour une fois je l'ai vue
Près de la fenêtre à genoux ;

Drouklivet he chod, du he zae,
Sïoul he c'halon koulskoude. —

II

Arru kannadourien eun deiz, — en hanv, —
Huela goad demeus a Vreiz,
Sternou arc'hant, dilhad melen ;
Kezeg glas, frank ha ruz o froen.

Ar gedour aba o gwelas — o tont, —
Da gaout ar roue a eas :
— Setu daouzek o tont d'al lae,
Digoret vo ar persier d'e ?

---

Quoiqu'elle fût bien pâle et de deuil revêtue,
Son visage était calme et doux. —

II

Un jour d'été, l'on vit arriver d'Armorique
Douze seigneurs hauts et puissants
Montés sur leurs coursiers au harnais magnifique,
Aux vastes naseaux rougissants.

Apercevant de loin le groupe qui chemine,
L'homme du guet vint dire au roi :
— Sire, douze barons gravissent la colline ;
Doit-on leur ouvrir ? dites-moi.

— Ra vo ar persier digoret, — gedour, —
Ra vint seder digemeret ;
Ra vo savet an daul timat ;
Pa zigemer, digemer mat.

— Aberz mab hor roue 'momp deut, — autrou, —
Da c'houlen ho merc'h da briet,
Da c'houlen ho merc'h gant enor,
Da briet ho merc'h Azenor.

— Lausket awalc'h e vo gantañ — va merc'h, —
Pautr huel ha koant, a glevañ ;
Koant hag huel va merc'h ivez,
Kun evel evn, gwenn evel lez. —

---

— Ouvrez à deux battants, certe, et qu'on leur prépare
Une large hospitalité ;
Car il ne convient pas qu'un riche soit avare
Lorsqu'un hôte est par lui traité...

— Sire, comme envoyés du prince de Bretagne
Humblement nous vous demandons
Que l'auguste Azénor, devenant sa compagne,
Règne avec lui sur ses Bretons.

— Volontiers, dit le roi ; qu'il entre en ma famille,
Car on dit qu'il est noble et beau ;
Elle est de sang illustre aussi, ma blanche fille,
Douce comme le jeune oiseau. —

Eskob Is eured a lidas, — laouen —
Ha pemzek deiz krenn e padas ;
Pemzek deiz banvez ha koroll ;
An delenourien en o roll.

— Da eo ganec'h, va greg ioliz, — bremañ, —
Ma 'z aimp-ni d'ar gær war hor c'hiz ?
— Ne rann forz, va fried nevez,
Lec'h a yefec'h me yei ivez. —

He mam-gaer evel m'he gwelas — arru —
Gant an erez-tag a vougas :
— Ober a rai an oll bremañ
Fouge gant ar beg melen-mañ !

---

L'évêque d'Is bénit cette union fameuse ;
La noce dura quinze jours
En danses, en banquets où la harpe joyeuse
Chantait leurs royales amours.

— Voulez-vous maintenant, mon épouse nouvelle,
Que je retourne en mon pays ?
— Partout où vous voudrez, seigneur, répondit-elle,
Heureuse, je vous obéis. —

En la voyant venir, la marâtre en colère
Par l'envie est mordue au cœur :
— Tous vont me délaisser, et s'empresser pour plaire
A ce nouvel astre vainqueur !

An alc'houez nevez a garer, — setu ! —
An alc'houez gos a zisprizer,
Ha koulskoude peurliesa
An alc'houez gos zo an esa. —

Ne oa ket eis miz achuet, — me gred, —
D'he lezvab he deus lavaret :
— Da ve genoc'h-hu, pautr a Vreiz,
Diwall al loar demeus ar bleiz ?

Leket evez, mar em c'hredet, — sellet, —
Ober a reot ma n'hoc'h eus gret ;
Leket evez d'ho prud, autrou,
Miret ho neiz deus ar goukou !

---

Voilà ! les vieilles clefs, dit-elle, on les méprise
Et des neuves l'on fait grand cas ;
Cependant pour l'usage, ou je suis bien surprise,
Les neuves ne les valent pas ! —

Elle disait au prince, après huit mois à peine :
— Fils de Bretagne, aimeriez-vous,
Dehors, lorsque la lune au ciel brille sereine,
Aller la défendre des loups (*) ?

Vous le ferez bientôt, si vous n'y prenez garde ;
Quand on n'est pas aveugle ou fou

(*) Passer la nuit à la *belle étoile*, être mis à la porte (H. de la V.)

— Ma e leal am c'helennet, — itron, —
Bremaïk hi a vo bac'het ;
Ebars an tour krenn vo laket,
Hag aben tri de vo devet. —

III

Ar roue kos dal ma klevas — ar vrud, —
Leiz e galon goela 'reas
Ha sachat deus bleo gwenn e benn :
— Goa me ! goa me ! dre ma onn hen ! —

---

Il vaut bien mieux, je crois (mais cela vous regarde)
Défendre son nid du coucou.

— Horreur ! sur votre avis loyal je vais, madame,
Dans la plus sombre de mes tours,
A l'instant même, faire emprisonner l'infâme ;
On la brûlera dans trois jours. —

III

Lorsqu'on dit au vieux roi cette triste nouvelle,
En arrachant ses blancs cheveux
Il s'écrie, et des pleurs ont mouillé sa prunelle :
— Ah ! j'ai trop vécu, malheureux ! —

Ar roue kos a c'houlenne, — paourkæs ! —
Gant ar verdaïdi neuze :
— Merdaïdi, na nac'het ket :
Daoust hag ema va merc'h devet ?

— Ho merc'h nedeo ket devet c'hoas, — autrou, —
Devet e vo aben warc'hoas ;
'Ma hi atau e beg an tour,
O kana he c'hlevis neizour.

O kana he c'hlevis neizour, — autrou, —
Kana sïoul, oh ! kana flour :
« Ho pezet, ho pezet true,
True outo, o va Doue ! » —

---

Pauvre père, il disait aux marins sur la plage :
— Vous qui revenez de l'Armor,
Savez-vous si les gens de cet affreux rivage
Ont brûlé ma fille Azénor ?

— Votre fille, seigneur, n'est pas brûlée encore,
Mais elle le sera demain :
Hier soir nous naviguions lorsque l'écho sonore
Nous apporta son chant lointain ;

La chrétienne priait d'une voix douce et pure,
Oubliant son propre malheur,
Pour ses bourreaux : « Pitié, Seigneur, je vous conjure.
Dieu de bonté, pardonnez-leur ! » —

IV

Azenor o vonet d'an tan, — an deiz —
Ken dibreder evel eun oan,
Gwenn he dilhad, ha diarc'hen,
Flak war he skoaz he bleo melen.

Azenor o vonet d'an tan, — paourez, —
Holl a lare bras ha bihan :
Pec'hed eo, zur, pec'hed marvel
Devi eur wreg tost da c'henel ! —

Holl hirvoude bras ha bihan — en hent —
Nemet he mam-gaer he unan :

---

IV

Le lendemain, la dame allait d'un pas paisible
Sans émoi, comme les agneaux,
Vêtue en blanc, nu-pieds ; et sur son col flexible
Flottaient au vent ses blonds anneaux ;

Elle allait au bûcher. Alors, hommes et femmes,
Petits et grands de répéter :
— Oh ! c'est un grand péché que de livrer aux flammes
Une mère près d'enfanter ! —

Tous pleuraient de pitié. Seule, la belle-mère
Raillait : — Non, c'est, je vous le dis,

— Nedeo ket pec'hed nemet mad,
Mouga an aer gant he c'hofad !

Plantet c'houez, tanourien seder, — plantet, —
Ma pego an tan ruz ha ter !
— Plantomp c'houez, pautred, d'an tiz mat,
Ma pego an tan-ma ervat ! —

Kaer o doa c'houea ha c'houei, — c'houea,
Na bege an tan dindan hi ;
C'houei, c'houea, c'houea, c'houei,
Na zeue an tan da begi.

Ar pen-barnour dal ma welas — ar bec'h, —
Souezet agren a jomas :

---

Une bonne action d'étouffer la vipère,
La vipère avec ses petits...

Allons, chauffeurs, qu'un feu vif et rouge flamboie ;
Soufflez, attisez le bûcher !
— Hardi, les gars ! soufflons ! vite, un beau feu de joie !
Qu'on n'ait rien à nous reprocher ! —

Ils s'enflaient, ils soufflaient ; harassés, hors d'haleine
Et haletants, ils soupiraient
En vain. Près d'Azénor brillait la flamme à peine
Que ses lueurs pâles mouraient.

Le feu ne veut point prendre. Alors le juge inique
Dans sa surprise dit : — Elle a

— Boemet, mechans, an tan ganti ;
Pa na zev ket, red 'he beuzi ! —

V

— Petra war vor hoc'h eus gwelet, — merdead ? —
— Eur vag hep roenv na goel ebet ;
Ha war an aroz, da sturier,
Eun æl, e eskell digor-kaer.

Eur vag war vor a welis pell, — autrou, —
Eur wreg enni gant he bugel,
He bugelig ous he bronn wenn
'Vel eur goulm ous ribl eur grogen.

---

Contre cet élément quelque pouvoir magique ;
Nous n'y pouvons rien : noyons-la ! —

V

— Qu'avez-vous vu sur mer, marins ? — Une nacelle
Sans rame ou voile se mouvant ;
Un ange au gouvernail guide la barque frêle,
Ses deux blanches ailes au vent.

Là, belle comme lui d'une beauté divine,
Une femme est assise ; enfin
Tel qu'un pigeon suçant une conque marine,
Un nourrisson pend à son sein.

Ous e geinig noas e poke, — poke, —
Ha d'ezañ ker kaer e kane :
« Toutouik lalla, va mabik ;
Toutouik lalla 'ta, paourik !

Ma ve da dad ha da welfe, — va mab, —
Genoud-te fouge en defe !
Mes siouas ! n'as kwelo nepret,
Da dad, paourik ! a zo kollet. » —

VI

Kastel Arvor zo saouzanet — avat —
Ma eo bet biskoas kastel 'bet ;

---

Tout couvert de baisers, sa bouche maternelle
Le berçait d'un vague et doux chant :
« Dors, dors, mon cher petit ; dors, dors, murmurait-elle ;
Dors tranquille, ô mon pauvre enfant !

Si ton père était là, son âme serait fière
En te voyant si beau, si fort ;
Mais sans doute jamais tu ne verras ton père ;
Hélas ! mon fils, quel triste sort ! » —

VI

Grand Dieu ! dans le château d'Armor quelle épouvant
Quand, prise d'un tardif remord,

Stravil bras a zo er c'hastel :
Ar vam-gaer zo 'vont da vervel.

— An ifern em harz zo digor, — lezvab, —
En han Doue ! deut-hu d'am skor !
Deut-hu d'am skor, me zo daonet !
Ho pried c'hlan am eus gwallet ! —

Ne oa ket he genou sarret, — setu, —
Setu o tont eun aer flemmet
O c'houibanat, stlejas e meas
Hag he flemmas hag he mougas.

Hag he lezvab emeas raktal, — ha kwit, —
Ha kwit trezek ar broiou all ;

---

Un jour, la belle-mère, âme vile et méchante,
Se tordit sur son lit de mort

Criant : — Je suis damnée ! Ah ! je vous en conjure,
Sauvez-moi, j'ai peur de mourir !...
Votre femme était chaste et je lui fis injure ;
Je vois l'enfer pour moi s'ouvrir ! —

Elle disait. Soudain, il lui sort de la bouche
Un serpent au regard haineux
Qui, la baisant avec un sifflement farouche,
L'étreint, la pétrit dans ses nœuds.

Le prince, alors, honteux de sa fureur jalouse
S'échappe de ces lieux maudits

Hag heñ war zouar ha war vor,
O klask kelou deus Azenor.

Klasket en doa warzu 'zav-heol — e wreg ; —
Klasket en doa warzu 'c'huz-heol ;
Klasket en doa warzu 'c'hreiste,
Er c'holern ivez he c'hlaske.

Pa zouare en enez vraz, — wardro, —
Eur pautrig eno war an treaz,
Hag heñ o c'hoari tal ar red,
O tastum kregin 'n e roched.

Melen e vleo, glas e lagad, — glas-mor, —
Henvel ous Azenor, avad ;

---

Et par terre et par mer, pleurant sa tendre épouse
Il la cherche aux lointains pays.

La riante contrée où l'aurore se lève
Ne lui rend point son Azénor,
Ni le sud, ni la plage où le soleil achève
Son cours radieux. Vers le nord,

Sur la grande île, un jour, jeté par les orages,
Il vit près des flots un enfant
Pour grossir son trésor de jolis coquillages
Bondir, léger et triomphant ;

Et son regard charmant, sa chevelure blonde
Rappelaient Azénor ; aussi

Ken a lak kalon mab a Vreiz
Da huanada en e greiz.

— Piou eo da dad, va bugel-me, — piou eo ? —
— N'am eus hini nemet Doue ;
Kollet tri bloaz zo neb a oe ;
Va mam a oel o koun da ze.

— Na piou da vam, na pelec'h eo, — mabig ? —
— Kannerez, autrou, 'n hani eo,
'Ma hi duze gant an doaliaou.
— Na deomp-ni d'he c'havout hon daou. —

Ha da beg e dorn ar bugel — arauk —
Hag he da zont trema 'r stivel ;

---

Le prince, en contemplant ces yeux bleus comme l'onde,
Frémit d'un doux et cher souci.

— Dis-moi, mon bel enfant, dis-moi quel est ton père.
— Je n'en ai plus que dans le ciel :
L'autre, depuis trois ans je l'ai perdu ; ma mère
Pleure à ce souvenir cruel.

— Que fait ta mère, enfant, réponds ; où donc est-elle ?
— Elle est occupée au lavoir.
— Bien. Donne-moi la main ; là-bas, guide fidèle,
Conduis-moi, car je veux la voir. —

En se tenant la main tous deux, l'âme ravie,
Vers le lavoir ont cheminé ;

Hag o tont e verve ar goad
E dorn ar mab ous dorn an tad.

— Va mammig kæs, sav alese, — ha sell :
Setu va zad ! askavet e !
Setu va zad a oa kollet ;
Ra vezo Doue kanmeulet ! —

Kanmeulet ganto oe Doue, — ker mat, —
A zas an tad d'ar vugale ;
Distroi reont laouen da Vreiz.
Bennoz an Drinded gant an treiz !

---

Et voilà qu'au contact de cette chair amie,
Emu, leur sang a bouillonné.

— Lève-toi, mère ; allons, ne te mets plus en peine :
C'est mon père ! je l'ai trouvé !
C'est mon père perdu, maman, que je t'amène ;
Loué soit Dieu qui l'a sauvé ! —

Ils bénissent tous trois le ciel qui les rassemble
Après de si vives douleurs,
Et puis pour la Bretagne ils s'embarquent ensemble ;
Dieu les garde d'autres malheurs !



## XXIII

## ER BELEG FORBAÑNET

**Cheleuet ur person a eskopti Guéned**
**Pèl doh er ranteleh eit er fé forbañnet ;**
**Pèl é a gorv dohoh, mes é intansion**
**E zou perpet genoh kerklous èl é galon.**

**A houdé en amzér kri ha diskonfortus**
**Ma hon pelleit dohoh dré ordreu maleurus,**
**Dirak men deulegad perpet en hou kuélan**
**Hag ar hou poénïeu dé ha noz é ouilan.**

---

LE PRÊTRE EXILÉ

*(Traduit du Barzaz-Breiz.)*

**Ecoutez un recteur de l'évêché de Vanne**
**Qui, souffrant pour la foi, vit dans l'exil, là-bas.**
**Son corps est loin de vous, la force l'y condamne ;**
**Mais son cœur, sa pensée, eux ne vous quittent pas.**

**Depuis l'instant fatal où des lois inhumaines**
**M'ont arraché de vous, dans mes sombres ennuis**
**Je pense à vous sans cesse, et songeant à vos peines**
**Je consume à gémir et mes jours et mes nuits.**

Gant e droidel touellet,
War e lerc'h int a zo lampet.

O hast d'e dapout oa hanval,
'Met o c'hamejou dizingal ;

Dizingal oa o c'hamejou,
Dispar o nerz hag o blonsou.

Ho mab, pa wel emaint pellik
'N eil dious egile, a chom pik ;

Ar C'hurias henañ, a oa 'rok,
A zailh warnañ 'vel eur c'hilhok ;

'Met e nerz a oa disterat
Gant poan, skwizder, ha koll e voad.

---

Trompés par son artifice, ils se sont lancés à sa poursuite.

Leur hâte de l'atteindre était la même, mais leurs pas inégaux ;

Leurs pas étaient inégaux, comme leurs forces et leurs blessures.

Votre fils, quand il voit qu'ils sont assez loin l'un de l'autre, s'arrête net ;

Le Curiace aîné, qui était devant, saute sur lui comme un coq ;

Mais sa force était diminuée par la douleur, la fati[illegible] et la perte de son sang.

An Albaned, a zouj goall-eur,
A gri : « 'N em zikouret, breudeur ! »

Kaer 'n oa hastañ an eil Gurias :
E vreur oa marv pa harrïas.

Stourm eure gant kalon 'n e blas,
Hag heñ semploc'h ha skwisoc'h c'hoas...

An Albaned, 'oa nec'het meur,
'Gri d'an drede : « Sikour da vreur ! »

Re ziwead ! trec'h c'hoaz, Horas
D'an hini 'oa warlerc'h 'droas :

« Ma breudeur ! 'meañ, venjed oc'h !
An enebour a chom pelloc'h

---

Les Albains, qui redoutent un malheur, crient : « Aidez-vous, frères ! »

Le second Curiace eut beau se hâter : son frère était mort quand il arriva.

Il se battit courageusement à sa place, quoiqu'il fût plus faible et plus las encore...

Les Albains, fort inquiets, crient au troisième : « Aide ton frère ! »

Trop tard ! Vainqueur encore, Horace se tourna vers celui qui était en arrière :

« Mes frères ! dit-il, vous voilà vengés ! L'ennemi qui reste encore

Da berachui ar gonid,
M'hen lazo, Rom, en enor d'id ! »

Hag en daou lam e oe arru,
Ha gorroet e gleze ru ;

Gorroet e gleze ru-glaou,
Ha diskaret ar C'hurias traou !... —

V

Kri vije 'r galon na oelje
En ti Horas kos en de-ze,

---

« Pour compléter la victoire, je l'immolerai, Rome, en ton honneur ! »

Et en deux bonds il fut arrivé ; et levée, son épée rouge ;

Et levée, son épée rouge comme braise, et le Curiace abattu sur le sol !... —

V

Dur eût été le cœur qui n'eût pleuré chez le v[illegible] Horace, ce jour-là,

O welet e zaou vab maro,
'N o daouarn deou o c'hleveio,

'N o daouarn deou o c'hleveio,
Hag ar bleuñ kaera war o zro ;

O zad, hag e vab yaouankañ
Kurunet a lore gantañ,

Gantañ a lore kurunet
Hag a bokou hanter-vouget ;

Ma lare o poket d'añ stard :
— Hini va mibien n'eo trubard !

Ewid o zri oe strif ha bec'h,
'Wid unan levenez an trec'h ;

---

En voyant ses deux fils morts, dans leurs mains droites leurs épées ;

Dans leurs mains droites leurs épées, et les fleurs les plus belles autour d'eux ;

Leur père, et son plus jeune fils couronné de laurier par lui,

Par lui de laurier couronné, et de baisers presque étouffé ;

Et il disait, en l'embrassant bien fort : — Aucun de mes fils n'est traître !

Pour eux trois furent lutte et peine, pour un la joie de la victoire ;

'Wid unan trec'h ha levenez,
Ewid hon holl vroïz ivez ! —

VI

Kri vije 'r galon na oelje
En kær Alba neb a vije,

O welet 'n hini 'oe roue
Ha na oa ken netra neuze

Pleget dindan eur zam glac'har,
E benn stouet da gae 'n douar ;

---

Pour un la victoire et la joie, pour tous nos compatriotes aussi ! —

VI

Dur eût été le cœur qui n'eût pleuré, s'il eût été à la ville d'Albe,

En voyant celui qui fut roi, et qui n'était plus rien alors,

Courbé sous un fardeau de douleur, sa tête penchée vers la terre ;

Stouet e benn gant an den paour
'Tioueri e gurunen aour !

Unan 'oa muioc'h c'hoas da glem,
Keu 'n he c'halon ha broudo lem,

Unan 'oa muioc'h da glem c'hoas
E 'r wreg kos, mam an tri C'hurias.

Honnes a oele he-unan
Hep kaout den da rein d'ei dizoan

En he zristidigez diroll ;
Tec'het a ræ diouti an holl,

---

Sa tête penchée, le pauvre homme, privé de sa couronne d'or !

Quelqu'un qui était encore plus à plaindre, ayant regret au cœur, et de vifs remords,

Quelqu'un qui était plus à plaindre encore, c'est la vieille femme, mère des trois Curiaces.

Celle-ci pleurait, seule, sans trouver personne à lui donner des consolations

Dans sa tristesse poignante ; tout le monde s'écartait d'elle,

Pe zoken ober d'ei, meur 'wech,
Bepret an hevelep rebech :

— M'ho pije laret d'ho pautred
'N em glevet da chom unaned,

'N em glevet da chom unanet,
Ind ha ni 'vijemp ket trec'het ! —

Goude ober kanvou en de,
Trei-distrei 'ræ war he gwele ;

Trei-distrei war he gwele plun,
Oc'h hirvoudi ekreis he hun ;

Rak en noz e wele arre
Stourm he zri mab 'bars he hunvre ;

---

Ou encore lui faisait, souvent, un reproche, toujours le même :

— Si vous aviez dit à vos garçons de s'entendre pour rester unis,

De s'entendre pour rester unis, eux et nous n'aurions pas été vaincus ! —

Après avoir mené le deuil pendant le jour, elle se tournait et se retournait sur son lit ;

Elle se tournait et se retournait sur son lit de plumes, en gémissant au milieu de son sommeil ;

Car la nuit elle revoyait le combat de ses trois [illegible], en songe ;

Tousmac'h ar c'houeac'h, dispac'h ha freuz,
Goad, ha tauliou ahet, adreuz ;

Ken a zave he bleo gant heuz ;
Ha d'he mibien en o goall-reuz

E youc'he-hi dre he c'housket :
— Breudeur ! breudeur ! 'n em zikouret ! —

---

Le tumulte des six, leur agitation furieuse, le sang, et les coups d'estoc et de taille,

Si bien que ses cheveux se dressaient d'épouvante ; et à ses fils, dans leur terrible danger

Elle jetait en dormant ce cri : — Frères ! frères ! aidez-vous ! —



## XXIX

## EURUSTED

*(Sonet)*

---

**YEZ LEOUN**

***Cum dederit dilectis suis somnum,***
***ecce hæreditas Domini, filii.***
**(Psalm 126.)**

**P'en devo an Autrou roet**
**Ar c'housk d'e re vuia-karet,**
**O bugale, frouez e vennoz,**
**A zalc'ho leac'h ar c'herent koz.**

**Pa vez achu an deiz hag e bennad labour**
**Ar pen-tieg laouen a zistro en e di,**
**Ha seder en em ro d'ar c'housked flourik-flour**
**O c'hortoz an heol kaer da zont d'hen dihuni.**

**E vuez c'hlan a red evel eur oazig-dour ;**
**Sonj ar maro a zo evitañ eun dudi :**

---

BONHEUR *(Sonnet)*.

***Cum dederit dilectis suis somnum,***
***ecce hæreditas Domini, filii.***
**(Psaume 126.)**

**L'Eternel accorde le repos à ses bien-aimés ; leurs enfants sont ses dons bénis.**

**Quand le jour est fini avec sa tâche, le labour(** **joyeux revient chez lui, et tranquille s'abandonne**

# XXIX

# EURUSTED

*(Sonet)*

---

**GIZ GUÉNED**

*Cum dederit dilectis suis somnum,*
*ecce hæreditas Domini, filii.*
(PSALM 126.)

**P'en dou d'é ré vuian-karet**
**En Eutru Doué reit er housked,**
**Ou bugalé, fréh é venoh,**
**E zalhou leh er herent koh.**

**Pe vé achiù en dé lan a boén ha tuemdér**
**En tieg forh joéius d'er gér e zistro bean,**
**Ha kent pèl en hum ra d'er housked, dibredér,**
**Ken e zei d'en dihun en hiaul e zaù én nean.**

**É vuhé net e rid avel ur hoahig sklér;**
**Chonj er marù aveitou zou ag er ré huekan :**

---

**doux sommeil, jusqu'à ce que le beau soleil vienne l'éveiller.**

**Sa vie pure s'écoule comme un ruisseau ; la pensée de la mort est pour lui un charme : il n'a point de crainte à avoir de l'Adversaire, et il laissera sa ferme à son fils aîné.**

N'en deus ket aoun da gaout dirag an Enebour,
Ha gant e vap hena 'lezo e vereuri.

En ti m'eo bet ganet e tremen an den koz,
Doue e yaouankiz p'her galv d'ar baradoz
En ehan gwenvidik ar zent hag an elez;

E baotred a garo ivez parkou e dad,
A boanio kalounek evel kristenien vad
Hag o vont d'an iliz a bedo war e vez.

---

Dans la maison où il est né, le vieillard trépasse, quand le Dieu de sa jeunesse l'appelle au paradis dans le repos bienheureux des saints et des anges ;

Ses fils aimeront après lui les champs de son père, travailleront avec cœur, en bons chrétiens, et en allant à l'église, prieront sur sa tombe.



En Enebour ne hel nitra én é gevér,
Hag é veiteri vou lausket d'é vab kohan.

En dén koh e dremen én ti m'é bet gañnet,
Get Doué é iouankiz pen dé d'er hlué galùet
Én diskuéh birùikin er sent hag en élé ;

É bautred e garou èl dou parkeu é dad,
E labourou gredus avel krechenion vat,
Hag é tont d'en iliz e bedou ar é vé.



## XXX

## AN AUTROU FICH-FICH

### I

An autrou Fich-Fich a oa eur pikol den treut ha reut, eur pez fri-minaoued plantet sounn ekreiz e zrem sæc'h-korn, ha daoulagad bihan talaerek o troidella dalc'hmat en e benn. Pintet war e zivesker hir, e veze o troiata duma, duhont ; heñ a zelle pis ous pep tra, a gave abeg e pep tra, a ouie reisoc'h eget ar re-all doareou pep tra, hag en deveze ar gwir a-du gantañ e pep tra, war e venno.

---

## MONSIEUR FICH-FICH (1)

### I

Monsieur Fich-Fich était un homme très grand, maigre et raide ; un énorme nez en alène se dressait au milieu de son visage sec comme la corne ; de petits yeux perçants tournoyaient continuellement dans sa tête. Perché sur ses longues jambes, il s'en allait fureter de-ci, de-là ;

(1) Partiellement imité de l'allemand des frères Grimm (Meister Pfriem.)

Dre ma rede er ruiou, e zivræc'h bras a oa kas-digas egiz re eur roenvier. Ken a zeuas eur wech' da skei rust gant eur plac'h a gerze dirazañ o tougen dour ; he fod a oe gwintet en ær, hag an autrou Fich-Fich glebiet evel gant eur c'haouad glao. — Sodez-nai zo 'hanout ! e c'harmas ous en em heja, ha n'hellés ket gwelet e oann-me o tont war da lerc'h ? —

Pa oa e wreg savet beure-mat, ha c'houezet an tan ganti en oaled, setu-heñ lammout dious e wele, da redek ebars er gegin, en e roched blouc'h ha diarc'hen. — Ha te fell d'it e ve puluc'het an ti ? emezañ. Sell aze eur foeltren tantad tan goest da boaza eun ejen a-bez,

---

il examinait tout, trouvait à redire à tout, et avait raison en tout, à ce qu'il pensait.

Comme il courait par les rues, ses grands bras allaient et venaient à la façon de ceux d'un rameur. Tellement qu'une fois il lui arriva de heurter rudement une jeune fille qui marchait devant lui en portant de l'eau ; sa cruche fut projetée en l'air, et Monsieur Fich-Fich mouillé comme par une averse. — Imbécile ! s'écria-t-il en se secouant, ne pouvais-tu pas voir que je venais derrière toi ? —

Sa femme s'étant levée de bon matin et ayant allumé le feu dans l'âtre, le voilà qui s'élance de son lit, pour courir dans la cuisine, en chemise et nu-pieds. — E ce que tu veux réduire la maison en cendres ? dit

penn ha lost ! Daoust e kav d'it ivez emañ ar c'heuneud evit man, hevlene ? — Goasat ziler læz dre e losten ! a zonje ar wreg paour, ha na grede lavaret ger ebet, keit a vije-heñ war he zro.



Voilà une horrible flambée, capable de cuire un bœuf tout entier, tête et queue. Crois-tu aussi que le bois est pour rien cette année ? — Quel homme pour passer le lait à travers la queue de sa chemise ! (1) pensait la pauvre femme ; mais elle n'osait dire mot, tant qu'il était là sur ses talons.

(1) Expression familière en breton pour se moquer d'un homme qui veut se mêler des menus détails du ménage, dont les femmes ont le soin.

Deus e vicher e oa kereour, ha pa veze o labourat e sache tenn war ar gorreen, nebaon, ken a ræ e neuden : ouik ! ouik ! hag e plante-plom e arzorn kalet e korf neb na zouze ket pellik dioutañ. Dibaut ar pautr-micherour a jomche gantañ ouspen eur miz bennak ; bepret e kave si pe si e n'eus forz pe labour. Awechou ne vije ket ar griou kompes ha keit-ha-keit ; awechou eur votez a vije hirroc'h evit eben, eur seul-troad re uhel pe re izel ; awechou c'hoas ne vije ket al ler dornet stank aoalc'h. — Gortoz eun tammig, a lavare neuze d'ar pautr,

Me ya da ziskouez d'it anat
Penaus ve dornet ler ervat ! —

---

Cordonnier de son état, quand il était au travail il tirait ferme sur la courroie, bien sûr, tellement que son fil faisait : ouic ! ouic ! et qu'il enfonçait son poing dur dans le corps de celui qui ne s'écartait pas suffisamment. Il était rare qu'un apprenti restât avec lui plus de quelques mois ; toujours il trouvait un défaut dans n'importe quel travail. Tantôt les coutures n'étaient pas unies et égales, tantôt une chaussure était plus longue que l'autre, un talon trop haut ou trop bas ; parfois le cuir n'était pas battu assez fort. — Attends un peu, disait-il alors au garçon,

Je m'en vais te faire sentir
Comment il faut battre le cuir ! —

Hag heñ, gant ar gorreen, rei eur barrad flipadou war gein ar bugel kæs.

Kanfarded a ræ anezo holl, ha kollerien o bara ; heñ avat na gase ket nemeur a dra da benn, pa n'helle ket chom eun eurvez sioul war e gador, nag eun hanter-eur zoken.

Pa oat o sevel eun ti nevez, e tiredas buhan da skei beg e fri e toull ar prenestou. — Setu, 'mezañ, emaint o lakat er mogeriou eur seurt kos vein-krag ruz, ar re-ze na zizec'hont ket agrenn ; den na vezo yac'h en ti. Ha sellit 'ta, peger fall e sav an dud-mañ ar mein an eil war egile ! Ar pri-raz ivez na dalv netra ; me welo, zur-mat, an ti-ze o koueza en e boull war an dud a vevo ennañ ! —

---

Et avec sa courroie il flanquait une volée de coups sur le dos du pauvre enfant.

Il les appelait tous des fainéants, des perdeurs de pain ; mais lui n'achevait guère de besogne, ne pouvant rester une heure de temps tranquille sur sa chaise, voire même une demi-heure.

Comme on bâtissait une maison neuve, vite il accourut fourrer le bout de son nez dans le trou des fenêtres. — Voilà, dit-il, qu'ils emploient pour les murs une espèce de méchant grès rouge ; cela ne sèche jamais tout à fait ; personne ne sera bien portant dans ce logis. Et regardez donc, comme ces gens-là placent mal les pierres l'une sur l'autre ! Le mortier ne vaut rien non plus, sûrement

Hag heñ d'ar gær endro, en eur red, hag ober eun nebeud sachadennou war e neuden, hag ivez war bleo e vicherourig ; prestik goude e tiwiske e ziaraugen ler, hag hen taule traoñ, en eur lavaret : — Red eo d'iñ mont arre da *laret o gwirionez d'an dud !* —

Digouezout a reas gant kilvizien an ti nevez. — Petra eo ze, emezañ a-bouez e benn, ne drouc'hit ket ar c'hoad eeun ha reis ! Penaus e chomfe ar c'hoadach en e zav, mar be an holl dreustou stignet ken digempenn, ha lausk, evel ma biz em genou ? — Hag heñ klask lemel ar vouc'hal a dre daouarn eur c'halvez da ziskouez d'añ penaus e vez kalviziet koad a-zoare ; mes hema na

---

je verrai cette maison s'écrouler sur ceux qui l'habiteront ! —

Et de s'en retourner chez lui en courant, et de tirailler un instant sur son fil, et aussi sur les cheveux de son petit apprenti ; au bout d'un moment il ôtait son tablier de cuir et le jetait par terre en disant : — Il faut que j'aille encore *dire leur vérité aux gens !* —

Il arriva près des charpentiers de la maison neuve. — Qu'est-ce donc ? leur cria-t-il, vous ne coupez pas le bois droit, comme il faut ! Comment la charpente tiendra-t-elle debout, si toutes les poutres sont ajustées si maladroitement, et lâches, comme mon doigt dans ma bouche ? — Et il veut arracher la hache des mains d'un charpentier, pour lui montrer la vraie façon de tail

ziskroge ket dious e venveg, ha na zistagas grik da bautr e vinaoued, a oe dao d'ezañ, gant eur c'hofad kounnar ha mez, mont d'e stal adarre.

N'oa ket azezet mat war e skaoñ, pa ginnigas d'ezañ e bautrig-micherour eur votez-ler nevez. — Petra eo ze c'hoas ? eme 'n autrou Fich-Fich gant eur zell spontus. Pitiaoul ! laret 'm a d'it hag em a, triouac'h kant gwech, dioall ne droc'hfes ket ken ledan ar boutou ! Piou a garfe prena eur seurt botez, n'eus netra 'met ar zol enni ? Kement a c'hourc'hemennañ a renk beza heuliet resis, anez... — Atoue, autrou, e teuas kerkent gant ar pautr yaouank, oc'h ober eur stouaden fentus, me

---

le bois ; mais l'ouvrier ne lâchait point son outil, et il n'adressa pas un mot à l'homme à l'alène, qui fut obligé, avec tout son soûl de colère et de confusion, de regagner sa boutique.

Il n'était pas encore bien assis sur son escabeau, quand son petit apprenti lui présenta un soulier neuf. — Qu'est-ce encore ? dit Monsieur Fich-Fich avec un regard terrible. Que diable ! ne t'ai-je pas dit et redit cent fois de faire attention à ne pas tailler un soulier si large ? Qui est-ce qui voudrait acheter une pareille chaussure, qui est toute en semelle ? J'entends que mes ordres soient toujours suivis exactement, sans quoi... — Mon Dieu, Monsieur, répliqua le jeune garçon en faisant une révérence comique, je conviendrai avec vous,

asanto ganec'h, mar kirit, ne dal netra ar votez-ma; petore botez eo honnez, avat, nemet an hini hoc'h eus troc'het c'houi hoc'h-unan! Diweza ma oc'h difoupet ac'hann, da laret o gwirionez d'an dud, hoc'h eus stlapet ar votez-ze traoñ, hag he dastum n'em eus græt ken, pa oc'h bet distro... Hogen ne gav ket d'iñ e ve eun æl eus an nenv zoken goest d'ho kontanti. Setu laret ganiñ ho kwirionez d'eoc'h; kenavo! —

Ma oa eur c'hoari evit an autrou Fich-Fich laret o gwirionez d'an dud, ne zoursie ket nemeur klevout e hini; rakse ec'h astennas prim e vræc'h warzu ar bugel, ha rei eun taul ponner... d'e zorn ous eur gador, en doa hennez tapet primoc'h c'hoas ha douget dirazañ

---

si vous voulez, que ce soulier ne vaut rien; mais quel est-il, sinon le soulier que vous avez taillé vous-même? La dernière fois que vous vous êtes échappé pour dire leur vérité aux gens, vous avez flanqué cette chaussure par terre, et je n'ai fait que la ramasser quand vous êtes revenu... Mais je ne crois pas qu'un ange même du ciel pût vous satisfaire. Voilà que je vous ai dit votre vérité; adieu! —

Si Monsieur Fich-Fich se plaisait à dire leur vérité aux gens, il ne se souciait guère d'entendre la sienne; aussi étendit-il promptement le bras vers l'apprenti, et il donna un coup violent de sa main... contre une chaise que l'enfant avait saisie plus promptement encore

d'en em zioall. Ar pautr oesk ha dilu n'oe ket pell 'n em zilañ 'mæs an ti, o flapañ an nor war e lerc'h.

— Lampon ! eme 'n autrou Fich-Fich, a oa deut du gant ar gounnar ; laer e amzer hag e voed ! Me glemmo d'ar barner. Gaouiad direis, teodet hir ha dornet berr, m'es tibabo ! —

Er c'heit-se edo hor pautrig adrenv ar prenestr, hag heñ c'hoarzin a-leis e galon o sellet ous an ormidou hag ar safar spouronus a oa gant e vestr en e stal. Eilgeria outañ ne reas ket, nemet ober d'añ eun troatad fri, ha mont kwit. Avæc'h græt eur c'hammad gantañ, e klev eun tarz krenv a strak : ar c'here en doa gwelet e jestr kanfardig, ha stlapet outañ ar votez, he doa torret gweren

---

mise en avant pour se garantir. Le jeune gaillard ne fut pas long à s'esquiver de la maison, en faisant claquer la porte.

— Coquin ! dit Monsieur Fich-Fich, qui était devenu noir de fureur, voleur de temps et de nourriture ! je me plaindrai au juge. Menteur effronté, longue langue et main courte, je te châtierai ! —

Cependant notre gars était derrière la fenêtre, et riait de tout son cœur à la vue des grimaces et du tintamarre que faisait le patron dans sa boutique. Il ne répondit pas, se contenta de lui adresser un pied de nez, et s'en alla.

Il avait à peine fait un pas, qu'il entend éclater un bruit sec : le cordonnier avait vu son geste de gamin,

**ar prenestr, hag a oa kouezet war an hent, en e gichen. — Brao! eun taul mat evid ar gwerer! — eme ar paotr, o stlakat e zaouarn ; hag heñ 'rauk...**

**II**

**Eur Gresian fur, a veve arauk donedigez hon Salver, en deus roet an ali-ma, a ve mat da heuilh c'hoas d'ar gristenien e pep bro :**

**Mir ne gouezo ar c'housked war da zaoulagad skwis**
**Ken n'as pe da holl devez teir gwech enklasket pis :**

---

et lui avait lancé le soulier, qui, brisant le verre de la fenêtre, était tombé sur la route, à côté de lui. — Bravo! c'est un bon coup pour le vitrier! — dit le garçon en battant des mains, et il partit....

II

Un sage grec, qui vivait avant la venue de notre Sauveur, a donné ce précepte, qui serait bon à suivre encore pour les chrétiens de tout pays :

Avant qu'au doux sommeil succombe ta paupière,
Prends bien soin, ô mortel, que ta journée entière

Petra 'm eus-me græt hirio? Petra 'renkchen d'ober?
Sell ous pep tra pen-da-ben evel eur gwir varner,
Kellies gwech 'to græt mat, trugareka Doue,
Pa vi bet fall, digantañ goul kennerz ha true.

An autrou Fich-Fich n' oa ket boas da zeveni ar seurt komziou aour ; en nosvez-ze, avat, e reas an hanter anezo ; ouspen teir gwech zoken e prederias war gement a oa c'hoarvezet en deiz. N'oa ket evit kousket, gant an droug a oa ennañ ous pautr e fri tanau, a oa skampet goude laret ken dichek d'ezañ e wirionez. Trei ha distrei a ræ war e wele, o ruilhal en e benn mennoziou ankenius, ha kaer d'ezañ esa o fellaat, e lamment warnañ

---

Repasse par trois fois dans ta pensée austère.
En juge impartial pesant chaque action,
Rends grâces au bon Dieu, quand tu t'es montré bon ;
Si tu fis mal, implore humblement son pardon.

Monsieur Fich-Fich n'était pas habitué à mettre en pratique ces paroles d'or ; mais cette nuit-là, il en accomplit la moitié ; il réfléchit même à plus de trois reprises sur tous les événements du jour. Il lui était impossible de dormir, tant il était furieux contre le garçon débrouillard qui avait décampé après lui avoir dit si nettement sa vérité. Il se tournait et se retournait sur son lit, roulant dans sa tête des pensées affligeantes,

krisoc'h-kriz, evel eur bagad moui flemmus war groc'hen eur vioc'h, eviti d'ober skubadennou lost deus he gwella.

— M'hen talvo d'añ ! emezañ entre e zent ; me oar pelæc'h hen tapout ! — Hag heñ prim war zav, hag em wisket, hag emæs. Kenkent e redas da di kerent e bautr-kere, hag e reas tri zaul war an nor, ken a dridas tre an holl en ti.

— Piou zo aze e toull ma dor
Da hanter-noz o c'houl digor ? —

a laras en diabarz mouez an ozac'h.

— Digorit an nor d'iñ, me 'm eus eur gentel da rei d'ho mab.

---

et il avait beau s'efforcer de les chasser, elle revenaient à la charge plus cruelles et plus âpres, comme une bande de mouches piquantes sur la peau d'une vache, malgré les coups de balai qu'elle leur donne avec sa queue.

— Je le lui revaudrai, dit-il entre ses dents ; je sais où l'attraper ! — Et vite il se lève, s'habille, et sort. Il courut tout droit chez les parents de son apprenti, et frappa à la porte trois coups qui firent frissonner tout le monde dans la maison.

— Qui donc frappe à la porte ainsi,
A minuit, pour entrer ici ? —

dit à l'intérieur la voix du maître.

— Peseurt kentel 'rofec'h d'am mab ?
Heñ zo eur pautr dious an dibab !

— Digoret d'iñ 'ta ! ma roin d'añ skouarnadou a dleañ d'ezañ ; n'hallañ ket kousket ken am be paeet kement dle bet tennet ganeñ epad an deiz.

— Pa 'z oc'h eun den ken onest-ze,
M'ho laka kwit demeus ho tle.

— Hag-eñ 'hez da rei peoc'h d'iñ gant da rimostellou diskiant, kos trabell kos ! Da vab en deus lavaret ne ve ket eun æl eus an nenv barrek d'am lakat kontant ; m'her stlejo dirag ar barner a-ere d'e vleo, hag e renko rei digoll d'iñ : penaus e kavfen-me pautr-kereour ebet

---

— Ouvrez-moi, j'ai une leçon à donner à votre fils.

— Quoi, vous ! donner une leçon
A mon fils, un si bon garçon !

— Ouvrez-moi donc ! que je lui donne des gifles que je lui dois : je ne puis reposer que je n'aie payé toutes les dettes contractées dans la journée.

— Bon payeur, votre créancier
Vous tient quitte ; allez vous coucher !

— Fiche-moi la paix avec tes sottes rimailles, espèce de vieux radoteur ! Ton fils a dit qu'un ange du ciel ne serait pas capable de me contenter ; je le traînerai

brema, goude kemendall a c'hevier en deus dislonket diwar va fenn ? — Hag an autrou Fich-Fich a zalc'he da darc'hao war an nor, ken a barstrake.

— Tavit, autrou, na oelit ket !
Eun æl eus an nenv vo kavet ! —

a ganas raktal eur vouezig flour ; ha Fich-Fich a oe brumennet e zaoulagad gant eur goulou ker splann, ma oa hini al loar mouget gantañ ; hag e welas eun æl o tisken deus an oabl. Hogen, dre ma tostae ous hon paour-kæs bern pri ha fank, e tisplannae hag e vihanae tam-ha-tam ; pa gouezas e kichen Fich-Fich, e oa deut

---

devant le juge, par les cheveux, et il faudra qu'il me paie des dommages-intérêts ; comment trouverais-je un apprenti, maintenant, après tant de mensonges qu'il a débités sur mon compte ? — Et Monsieur Fich-Fich continuait de cogner sur la porte, à faire tout craquer.

— Ne déplorez plus un sort si cruel :
On va vous trouver un ange du ciel ! —

chanta soudain une voix suave ; Fich-Fich fut ébloui par une lumière si éclatante, qu'elle éclipsait celle de la lune ; et il vit un ange descendre du firmament. Mais à mesure qu'il approchait de notre pauvre amas d'argile et de boue, il perdait de son éclat et devenait de pl en plus petit. Quand il tomba à côté de Fich-Fich,

e ziwaskel da netra, hag e gorf evel hini eur bugelig ; e zilhad ne oant ken lugernus, ha ne chome war e zrem nemeur a roudou eus ar pez e oa. Rak eur mabig mat, gant kurunen e vleo melen-aour, hag e ene glan o luc'ha dre e zellou sklær hag e vousc'hoarz dudius, a hell pedost beza kemeret evid unan ar re wenvidik a vev e nenv an Autrou Doue : e rouantelez a zo d'ar re a vez hanval outo, emezañ en Aviel.

Fich-Fich a chome bamet da zellet, ha ne ouie dare petra da lavaret d'ar bugel selestiel-ze ; hogen e teuas da ziabafaat a nebeudou. — N'hoc'h eus ket græt poan d'ho treid, o koueza dious keit-se ? emezañ. — 'M eus

---

ailes s'étaient réduites à rien ; son corps était comme celui d'un enfant, ses vêtements n'étaient plus brillants, et sur son visage il ne restait plus guère de traces de sa nature supérieure. Car un bon petit enfant, avec son auréole de blonds cheveux, et son âme pure qui rayonne dans ses regards limpides et son sourire charmant, peut presque être confondu avec un des êtres bienheureux qui vivent dans le ciel du Seigneur : le royaume divin est à ceux qui leur ressemblent, a-t-il dit dans l'Evangile.

Fich-Fich regardait, frappé d'étonnement, et ne trouvait rien à dire à cet enfant céleste ; mais il s'enhardit par degrés. — Ne vous êtes-vous pas fait de mal aux pieds, dit-il, en tombant de si haut ? — Non,

ket, autrou, ha me dont deus an nenv, da labourat ewidoc'h deus ho micher. Me raio va gwella ; gallout a hellot ivez ober d'iñ rebechou kement hag e karfet. Arabad skei ganeñ, avat ; ar seurt taol a ve kals goasoc'h d'eoc'h-hu ewit na ve d'iñ, ho pezet koun da ze. — Nebaon, nebaon, mabig, eme 'n autrou Fich-Fich, ewit piou ma c'hemerit, eta ? biskoas ne oen-me rust gant ar seurt ganeoc'h ! — Setu int kwit o daou.

Pa oe tarzet an deiz, e roas an autrou Fich-Fich eur pennad labour d'e bautrig nevez, hag edo o vont da lammout emæs, evit laret o gwirionez d'an dud, gouez d'eañ, pa oe galvet gant ar bugel : — Autrou, autrou ! — Petra fell d'eoc'h c'hoas ? emezañ, buanek. Piou a

---

monsieur ; je viens pourtant du ciel, travailler pour vous de votre métier. Je ferai de mon mieux ; vous pourrez aussi m'adresser des reproches tant que vous voudrez. Mais il ne faut point me frapper : ce coup-là vous serait bien plus funeste qu'à moi, je vous en avertis. — Comment donc ! enfant, dit Monsieur Fich-Fich, et pour qui me prenez-vous ? jamais je n'ai rudoyé vos pareils ! — Les voilà partis ensemble.

Quand le jour eut paru, Monsieur Fich-Fich donna une tâche à son nouvel apprenti, et il allait s'élancer dehors pour dire leur vérité aux gens, selon son expression, quand il fut appelé par l'enfant : — Monsieur monsieur ! — Qu'est-ce qu'il vous faut encore ? fit·

bermet d'ac'h derc'hel ac'hanoñ, pa n'am be ket amzer da goll ? D'ho labour arre, tra didalvez, ha raktal ! — emezañ, gant eur zell drouk.

Ar bugel n'oa ket evit herzel da c'hoarzin. — Eun taul mat d'eoc'h, autrou, emezañ, n'ho pe ket ezom lunedou, anez ne vijac'h ket pell o terri diou weren hoc'h eil-lagadou, gant al luc'hed flam a lam dious ho penn ! — Sell 'ta, ar pen-danvad 'zo 'hober goab, hag a gred en deus spered eun æl ! — Ha pa gredfen, autrou kæs ? Ha n'ouzoc'h ket mui ez oun eun æl eus an nenv ? — — Te, eun æl eus an nenv, ha n'hallez ket zoken koms seven ha dereat ous an dud ! Neket deus an nenv e teuez ; dious al loar, ne lavarañ ket. Te zo bet diskennet

---

avec impatience. Qui vous permet de me retenir, quand je n'ai pas de temps à perdre ? Reprenez votre ouvrage, vaurien, et à l'instant ! — dit-il avec un regard de colère.

L'enfant ne put s'empêcher de sourire. — C'est une chance pour vous, monsieur, dit-il, que vous n'ayez pas besoin de lunettes ; autrement vous ne seriez pas longtemps à casser les verres de vos seconds yeux, avec les éclairs qui s'échappent de votre tête ! — Voyez-vous l'imbécile qui se moque, et qui croit avoir de l'esprit comme un ange ! — Et quand je le croirais, cher monsieur ? ne savez-vous plus que je suis un ange du ciel ? — Toi un ange du ciel, méchant petit sorcier maudit ! où sont donc tes ailes ? Toi un ange du ciel,

ac'hano war-bouez eur gorden. Me gred em eus gwelet an distrap diouti. Torret eo bet arauk ma vefes digouezet war an douar, ha ma na vijen ket bet eno d'as miret da veza flastret ha pladet... Pez dianaoudek ha digaloun ! krougaden ! pesort torfed a toa græt eta, loariad, en da vro krec'h, pa 'z out bet kaset kwit ac'hano ? —

An æl a yoa bepret ker sioulik ha tra, pez a ræ d'an autrou Fich-Fich droukaat outañ mui-ous-mui. — Perak e teus ma galvet ? emezañ en diwez, gant eur vouez kurun. — Da lavarout d'eoc'h ez eo peurc'hræt ar pez labour ho poa roet d'iñ d'ober, autrou. — Hag heñ ha rei da Fich-Fich ar votez nevez en devoa græt en eun

---

toi qui ne peux seulement pas parler poliment aux gens ! Ce n'est pas du ciel que tu viens ; de la lune, je ne dis pas. Tu as été descendu de là au bout d'une corde. Je crois que je l'ai aperçue. Elle s'est cassée avant que tu fusses arrivé sur la terre, et si je n'avais été là pour t'empêcher d'être écrasé et aplati... Ingrat sans cœur ! pendard lunatique ! quel crime avais-tu commis dans ton pays là-haut, pour t'en être fait chasser ? —

L'ange restait d'une tranquillité parfaite, ce qui exaspérait Monsieur Fich-Fich. — Pourquoi m'as-tu appelé ? dit-il enfin d'une voix de tonnerre. — Pour vous dire que j'avais fini ma tâche, monsieur. — Et il donna Fich-Fich la chaussure neuve qu'il avait faite en

taul kont, keit ha ma oa hennez o trei kein. An autrou a oe saouzanet, koulskoude 'laras : — Mad ! n'oa ket ezom gervel ac'hanoñ evit-se, red oa ober ous an hini-all. — Ankounac'haet 'peus eta, autrou, ez eo ar votez-ma evit Fanch-kos, pautr e c'har goad ? — An autrou Fich-Fich a oa ker kounnaret, ken na ouie ken e pe du trei. — Dal da daul-micher ! — emezañ, o stlepel ar votez a-bouez e nerz gant penn ar bugel. Kenkent hag he deus stoket ous an æl, hennes a deuzas en ær ; ar votez a zistroas en dro etrezek Fich-Fich hag a skoas-plom war boull e galon, ken a gouezas a-stok e gorf ar c'hereour kæs, maro-mik.

---

instant, pendant que celui-ci tournait le dos. Le patron fut saisi de stupeur ; cependant il reprit : — Bon ! il n'y avait pas besoin de m'appeler pour cela, il fallait te mettre à l'autre chaussure. — Vous avez donc oublié, monsieur, que ce soulier est pour le vieux Fanch à la jambe de bois ? — Monsieur Fich-Fich était dans une telle rage, qu'il ne savait plus où se tourner. — Tiens ton chef-d'œuvre ! — dit-il, en le lançant de toute sa force à la tête de l'enfant. Dès que la chaussure eut atteint l'ange, celui-ci disparut ; le projectile rebondissant vers Fich-Fich, le frappa rudement en plein dans l'estomac ; le pauvre cordonnier tomba tout de son long, raide mort.

### III

Dioustu en em gavas Fich-Fich er bed all e penn daou hent : a-zeou, eur wenojen stris o pignat gant eur grec'hen hir ha sounn ; a-gleiz, eun hent konpes, flour ha ledan. — Pebes kanfarded eo tud an tu deou, emezañ, pa lezont o hent er stuz ken truezus-ma ! Red eo d'iñ padal mont war an tu mat, rak dre aze e tle beza ar baradoz. —

Goude kals a væc'h, en em gavas e lein ar roz. — Ha ! c'houi eo, autrou Fich-Fich, eme eur vouez sklintin tostik d'ezañ, da betra oc'h deut ama ? Ha c'houi fell

---

### III

Aussitôt Fich-Fich se trouva dans l'autre monde, devant deux chemins : à droite un sentier étroit, montant sur une colline haute et escarpée ; à gauche une route unie, aplanie et large. — Quels sots que les gens du côté droit, dit-il, de laisser leur chemin dans un état si pitoyable ! Il me faut pourtant aller du bon côté, car c'est par là que doit être le paradis. —

Après beaucoup de peine, il se trouva au sommet de la colline. — Ah ! c'est vous, monsieur Fich-Fich ? dit une voix argentine tout près de lui ; pourquoi êtes-vous venu ici ? Est-ce que vous voulez me tuer une seconde

d'eoc'h ma hadlazañ, d'aprouvi ha me zo e gwirionez eun æl eus an nenv ? — Fich-Fich a dro e benn, hag o welet e bautr-kereour deut arre bras, askellet ha lugernus, e chom sebezet oll. — Eleal, eme an æl, me oar ne sonjit nemet klask digemer er baradoz, hag ho pezo, mar heuilhit va c'henteliou pen-da-ben. Kerzit war-eeun beteg an nor-bors a welit duhont, duhont ; ha dreistoll, dioallit na damallfec'h netra e gement a welot war an hent, lakit evez mat da ze ! — Autrou an æl, perak e kemerit ar boan da rei d'iñ eun ali evelse ? Gout ouzonn ervat n'eus ama netra da gavout abeg ennañ, evel ma vez war an douar ! —

N'oa ket bet pell ac'hano, pa welas daou æl o tougen

---

fois, pour voir si je suis réellement un ange du ciel ? — Fich-Fich tourne la tête, et en voyant son apprenti redevenu grand, ailé et radieux, il reste frappé de terreur. — Allons, dit l'ange, vous n'êtes venu, je le sais, que pour chercher à être reçu au paradis, et vous le serez si vous suivez mes conseils fidèlement. Allez tout droit jusqu'au portail que vous voyez tout là-bas ; et surtout, gardez-vous de rien blâmer de ce que vous verrez en chemin ; faites-y bien attention ! — Monsieur l'ange, pourquoi prenez-vous la peine de me donner pareil avis ? Je sais bien qu'il n'y a ici rien à critiquer, comme sur la terre ! —

Il n'était pas arrivé loin de là, quand il vit deux

eun treust. An treust-se a oa bet e lagad eun den, fur war e venno, epad ma klaske-heñ lemel eur blouzen dious hini e nesa. Hogen elæc'h e zougen ahet, e talc'hent anezañ adreus entrezo. Piou en deus gwelet biskoas kemendall a zotoni ? a zonjas Fich-Fich ; hogen e tavas, hag e teuas da brederia : Efeiz, petra vern e pe du e ve douget eun treust, gant ma teuer a-ben d'her c'has elæc'h ma karer hep droug ebet ?... Ha ! setu eur wezen vras a zo etreze, ma ne daulont pled e stokint outi ! Hag e youç'has a-bouez penn : — Leket evez ous ar wezen, daou æl, leket evez, mar plich ! — Ne rejont van ewit e glevout, na distrei tam ebet diwar o hent ; ar wezen,

---

anges qui portaient une poutre. Cette poutre avait été dans l'œil de quelqu'un qui se croyait sage, tandis qu'il cherchait à enlever une paille de celui de son voisin. Mais au lieu de la porter en long, ils la tenaient de travers entre eux. Qui est-ce qui a jamais vu une telle bêtise ? pensa Fich-Fich ; mais il se tut, et se mit à réfléchir : Au fait, qu'importe en quel sens on tienne une poutre, pourvu qu'on réussisse à l'amener où l'on veut, sans accident ?... Ah ! voilà un grand arbre qui est entre eux, s'ils ne font pas attention ils vont le heurter ! Et lui de crier à tue-tête : — Prenez garde à l'arbre, les deux anges, prenez garde, s'il vous plaît ! — Ils ne firent pas mine de l'entendre et ne se détournèrent point de leur route ; mais l'arbre s'inclina respectue

avat, a blegas he fenn gant doujans, ken izel ma tremenjont an treust a-us d'ezi divæc'h agren.

Keit ha oa oc'h arvesti an daou æl gant o zreust, Fich-Fich na zibabe ket ervat e hent e-unan, ken a gouezas en eur fontigel doun. O veza en em zastumet en eur grosmolat eun tammig, e welas eun den gant eur c'harr pounner, a yoa kouezet eno ivez. Goulen a eure gantañ petra en doa en e garr.

— C'hoantchou ha dezoiou mat
Gant promesaou gwellaat,

eme ar pautr harnez ; gant sort-se e vez paveet an hent

---

sement, si bas qu'ils passèrent la poutre par-dessus, sans aucune peine.

Pendant qu'il considérait les deux anges à la poutre, Fich-Fich ne choisissait pas bien son propre chemin, de sorte qu'il tomba dans une fondrière profonde. Quand il se fut relevé en grommelant un peu, il vit un homme avec une lourde charrette qui était tombé là aussi. Il lui demanda ce qu'il avait dans sa voiture.

— Des désirs de conversions
Et de bonnes intentions,

répondit le charretier ; c'est de ces choses qu'est pavée la grande route, là-bas ; elles ne durent guère, le moindre choc les détruit, quoiqu'elles soient très lour-

bras, ahont ; ne badont ket nemeur, an distera stokaden a zispenn ane, ewite da veza goall-bonner. Kals a boan am eus bet o sacha va c'harg ; hag emaoun o c'hortoz unan bennak da rei eun taul skoaz d'iñ da vont ac'hann. —

Eur pennadig goude, e teuas eun æl hag a sternias daou varc'h ous ar c'harr. Eun eil æl a zigouezas ive gant daou a gezek c'hoas ; hogen elæc'h o sternia gant ar re-all, e oe ous lost ar c'harr o stagas. — Genaouek zo 'hanout ! e teuas kerkent gant Fich-Fich, petra 'rez aze ? Daoust hag en eus den gwelet, aboe 'mañ ar bed, bed, kempenn eur c'harr erc'hisse ? 'Met ar re-ma 'gav gante, en o lorc'h fougeüs, e c'houzont an traou gwelloc'h eget ar re-all ! —

---

des. J'ai eu pas mal de peine à amener ma charge ; et j'attends qu'on me donne un peu d'aide pour sortir d'ici. —

Peu après vint un ange qui attela deux chevaux à la charrette. Un second ange arriva encore avec deux chevaux, mais au lieu de les atteler avec les autres, ce fut à l'arrière de la voiture qu'il les attacha. — Nigaud que tu es, s'écria Fich-Fich, qu'est-ce que tu fais là ? Est-ce qu'on a jamais vu, depuis que le monde est monde, arranger un attelage de la sorte ? Mais ces gens-ci s'imaginent, dans leur vanité orgueilleuse, qu'ils savent les choses mieux que personne ! —

A peine ces mots étaient-ils prononcés, que l'un des

N'oa ket e gomzou peurlavaret, pa grogas unan eus an ælez en autrou Fich-Fich, hag her stlejas adrenv, d'an daou lam ruz, bete beg an toull. Gwelet a reas neuze ar c'harr douget en ær gant ar pevar marc'h, a oa eskellek, hep m'en dije taulet pled da ze ; heñ e-unan a oe taulet gant an æl dious lein ar grec'hien d'an traoñ, ken a gouezas ruilh-diruilh... en e wele, elæc'h ma tihunas krenn. Kement en doa græt, gwelet ha klevet en noz-ze n'oant nemet hunvreou.

— Feiz va Doue ! emezañ o tremen e zaouarn war e zaoulagad, en nosvez-ma em eus bet eur gentel vat. Elæc'h klask kentelia ar re-all, e renkin hiviziken laret ma gwirionez d'iñ va-unan ! —



anges saisit Monsieur Fich-Fich et l'entraîna en arrière au triple galop, jusqu'au bord du trou. Il vit alors la charrette enlevée dans l'espace par les quatre chevaux, qui avaient des ailes, sans qu'il s'en fût aperçu ; lui-même fut lancé par l'ange du haut de la colline en bas, et dégringola.... dans son lit, où il s'éveilla en sursaut. Tout ce qu'il avait fait, vu et entendu cette nuit-là n'était que des songes.

— Ma foi ! dit-il en passant la main sur ses yeux, voilà une nuit qui m'aura porté un bon conseil. Au lieu de chercher à faire la leçon aux autres, il faudra désormais que je me dise ma vérité à moi-même ! —



# TONIOU

## AIRS

### 1.

**Les petits associés.** **Ar gefelerien vihan.**

*Grazioso.*

Yeo - ten-nig, yeo-ten - nig vi -
han, Te zo a - tao di - hoan-di -
hoan : Daoust e kav d'it 'hell - fes be zañ Tal-
vou - dus en dou - ar bras - mañ ?

## 2.

**Le petit enfant et sa mère.** **Ar bugelig hag e vam.**

*Lento dolce.*

An in-tan-vez 'lak he ma - big Klenk
'bars e ga-vel, kousket mig; A gem-pen 'ne-añ
gant preder, A ra d'e - añ eur pok te-
ner.

## 3.

**Le fantôme.** **An tasmant.**

*Allegretto.*

A - lan, eur pautr tri-ouec'h vloaz,
'n em zi - las di - drou - zik 'Bars en lĩ - o

ar ma-ner, p'e-do'n holl kous-ket mik; Daou

zac'h a oa æt gan tañ a gar-gas tenn

gant frouez, Hag heñ ta-pout en u-nan

ha kwit, da vont e-mez.

4.

**Le château au bord de la mer.**

**An ti-meur e kichen ar mor.**

*Maestoso.*

Gwe-let e teus ar c'has-tel

bras A zav du-hont,

'tal ar mor glas? Kom-moul an nenv

a vez la ouen Dre ma ni-

jont a - us d'e benn.

5.

**Le petit écuyer Roland.** **Roland floc'hig e dad.**

*Grandioso.*

Eun deiz an im - pa - laer Char-lez

Gant pen - nou bras e roan - te - lez

En e gær - veur a oa ous taul,

An de - le - nou - rien en o roll.

Ne van - ke d'e kig gouez na pesk,

Ku - fe - re, gwin kos na jist fresk;

Er zal e lu - c'he a bep tu




## 6.

**Le voyageur importuné.** **Ar baleer-bro kurluzet.**

*Allegro.*

Eun den 'oa 'va - le bro, da greiste

a zeu - as En eun hos - ta - le - ri

e-lec'h ma c'hou-len - nas Ba - ra,

bou-tai - lhad jist hag eun tam da bre-

jañ ; Ma vi - jac'h en e lec'h

ho poa græt e - vel - tañ.



bep tu, War eun træz ta-nau 'vel lu -
du, C'houeac'h pi kol marc'h, gant kals
a veac'h, A chache eur c'har gant ar c'hreac'h.

11.

Le loup et l'agneau. Ar bleiz hag an oan.

*Andantino*

An oa-nig paour a oa la -
ouen P'e-do 'vra - gal 'kreis eur bra-den
A red en - ni eur oa - zig dour
Gant hec'h hi-bou - dig flou - rik - flour.

## 12.

**Le loup sur le point de mourir.** **Ar bleiz dare da vervel.**

*Sostenuto.*

Pa o 'n e doull Gwi - lhaou ar bleiz Gour -
ve - zet to - c'ho - rik, eun deiz, Eur
zell pis en de - veus tau - let War
e holl vu - ez dre - me - net.

## 13.

**Le loup et le chien.** **Ar bleiz hag ar c'hi.**

*Tranquillo.*

Eur bleiz n'oa 'met eur pez kro
c'hen Ous eur bern es-kern, d'o c'hem-
pen, Gant pe - naus e ræ o mi -




**14.**

**Le chien et la rivière.** **Ar c'hi hag ar ster.**




**15.**

**Les deux chats et le singe.** **An daou gaz hag ar marmouz.**

(Voir le N° 9).

## 16.

**Le papillon.** **Ar valafer.**

*Largo.*

'Mañ Jorj 'c'hoa-ri en liorz e

dad, Hep sonj d'e - zañ ne - met da

*mf*

vad ; Pe, mar teu 'n e ben - nig reo -

*f*

all, N'a ket da glask ha - geñ vent

fall.

## 17.

**Alleluia.**

*Religioso.*

Meu - lit an Au - trou

en nen - vo ; Meu - lit-Hañ kaer, o c'hoai a




## 18.

**La tour d'Armor.** **Tour an Arvor.**




## 19.

**Le prêtre exilé.** **Er beleg forbannet.**



ti Gué-ned Pèl doh er ran-te-

leh eit er fé for-bañ-net;

Pèl é a gorv doh-oh, mes é in-

tan-si-on E zou per-pet ge-

noh ker-klous èl é ga-lon.

## 20.

**Le temps passé.** **An amzer dremenet.**

*Adagio.*

Bre-to-ned, sa-vomp eur gen-tel, o-ge!

Bre-to-ned, sa-vomp eur gen-tel

Di-war-ben pau-tred Breiz-I-zel. Deut da




## 21.

**La chute des feuilles.** **Koueadeg an delio.**




## 22.

**Le combat des trois freres.** **Stourm an tri breur.**



# TAULEN



## TABLE

---

---





## OUVRAGES DU MÊME AUTEUR

**Couronnés par l'Institut aux Concours de Linguistique**

---

**Le Mystère de sainte Barbe,** tragédie bretonne, texte de 1557, avec traduction française, introduction et dictionnaire étymologique du breton moyen. 1888....... ........................... **24 fr.**

**Glossaire moyen-breton,** 2e édition corrigée et augmentée. 1895-1896..................... **30 fr.**

**Etudes sur la langue bretonne : L'épenthèse des liquides.** 1901...................... **2 fr.**

**Notes d'étymologie.** 1901............ **2 fr. 50**

---

## AUTRES PUBLICATIONS DE M. ERNAULT

---

**Petite grammaire bretonne,** avec des notions sur l'histoire de la langue et sur la versification. 1897. Cart.............................. **1 fr.**

**Etudes comparatives sur le grec, le latin et le celtique.** La voyelle brève *ou*. 1889.. **1 fr.**

**Etymologies bretonnes.** (Extrait des *Mémoires de la Société de linguistique de Paris*, t. X et XI). **3 fr. 50**

**Etudes vannetaises,** Bibliographie. (Extrait de la *Revue Morbihannaise*). 1894................. **3 fr.**

**Ar groaz Doue.** 1899........... ..... **0 fr. 50**

**Notes sur Victor Hugo.** (Extrait du *Bulletin des Conférences et des Cours de la Faculté des lettres de Poitiers*). 1903............................ **1 fr.**

**Grammaire raisonnée de la langue bretonne.** (Paraîtra prochainement).



**Manuel d'ortografe française simplifiée,** par E. Ernault et E. Chevaldin. 1894... **3 fr. 50**

**Revue Celtique,** recueil trimestriel publié sous la direction de M. d'Arbois de Jubainville, avec le concours de MM. Loth, Ernault et Dottin, par an................................ **22 fr.**

